# INSTRUCTIONEU DEVOT

HA

## CHOÉJ A HISTOÉRIEU

EID EN DUD YOUANK A ZIAR ER MÆZEU.

# INSTRUCTIONEU DEVOT

HA

# CHOÉJ A HISTOÉRIEU

EID EN DUD YOUANK A ZIAR ER MÆZEU

O MARI, CONCEUET HEMB PÉHÉD

PEDET EID OMB-NI PÉRÉ EN DÈS RECOUR DOH-OH.

## MEMORARE.

Hou péet chonj, ô Mari, Gùérhiès lan a visericord, n'en dès dén biscoah clouet laret é ma bet abandonet hanni ag er ré en dès bet recour doh hou protection, clasquet hou g'assistans, goulennet secour hou pedenneu Guet er memb confians, ô Gùérhiès er gùérhiésèd, Mam santel, e rdan tremâ-z-oh, a tan devad oh, en hum zalhan, pôhour glaharet, doh hou treid. Mam Jesus, me houped, ne zispriset quet me honzeu, mæs chelcuet-ind guet truhé, ha receuet-ind,

Amen.



SANTÈS MARI

RETIRANS ER BÉHERION

PEDET DOUÉ AVEID OMB.

# INSTRUCTIONEU

DEVOT

HA

# CHOÉJ A HISTOÉRIEU

eid

EN DUD YOUANK A ZIAR ER MÆZEU

**DBÉ UR BÉLÉG A ESCOBTY GUÉNÉD.**

*Fili, a juventute tua excipe doctrinam,*
*et usque ad canos invenies sapientiam.*
Me Mab, receuet en instruction a youank,
ha hui e vou aviset én hou couhoni.
*Eccli.*, c. VI, ỳ. 18.






É GUÉNÉD

E TY Y.-M. GALLES, MOLLOUR HA LIVROUR.

1863.

# APPROBATION.

Leinet e mès é scritur dorn en *Instructioneu devot ha Choéj a histoérieu eid en dud youank a ziar er Mæzeu.* N'en dès én-hai tra erbet énep d'er fé na d'er règl vad a gomportemant, na nitra de barat ag ou molein, guet grad en Eutru Escob. D'istroh eit d'er ré youank é veint mad ha bourus.

Reit én Arhon, en 22 a vis en Avènd 1840.

Philibert TORBY,

*Chan. hon. ag en ilis Cathedral a Huéned ha Person Arhon.*

Vu et permis d'imprimer

Vannes, le 18 janvier 1841.

B. VIDELO, *Vic.-gén.*

OFREIN E HRÉR

EL

# LIVR-MEN D'ER HUÉRHIÈS.

O Mari! ô me mam! ô m'avocadès! jamæs ne hoès dilézet er ré en dès hou pedet a galon. Forcet-on d'avouéein mé memb, é fas en nean hag en doar, en e hoès lès reit d'ein billeih a vercheu ag hou caranté tinér! Ah! ér momand-men, é spécial, en e mès dobér ag hou secour. Ne houyan, ne hellan nitra a han-an me hunan; mæs er gonfians e mès én-oh, e ra d'ein ur gonfortans vras.

Doh-oh, ya, doh-oh, Guèrhiès santel, en hum adressan, én ur scrihuein er guirieu quetan ag el livr-men. D'oh en er gloèstran : étré hou teourn en el laquan.

É presans hou limaj santel ha croéz hou Mab Jesus en er homposan aveid en dud youank, péré e hoès perpet câret guet er garanté tinéran. Én-oh é fiant ol er fréh e zeliant tennein a nehou.

Glorifiein hou Mab Jesus, cresquein en nombr ag hou serviterion fidel, secour en dud youank a ziar er mæzeu d'hobér ou salvedigueah; chetui me ol desir.

Plijeèt guet-n-oh enta, Gùerhiès Vari, condui men dorn eit scrihuein en ol lettrenneu ag el livr-men; plijeèt guet-n-oh pedein hou Mab caranteüs d'inspirein d'ein er honzeu santellan hag avantajussan; plijeèt guet-n-oh er honjurein de scùil er brassan bénédictioneu ar ol er ré el leinou. Anfin, obtenet aveit hai hag aveid on er græs de vêlein Jesus guet-n-oh ér joéieu ag er baraouis, durand ol en éternité.

Él-cé revou groeit.



## AVIS D'EN DUD YOUANK.

O tud youank! hui zou el loden précieussan a zevêd Jesus-Chrouist! D'er ré youank èl oh é ré, én amzér ma oé ar en doar, er brassan mercheu a garanté; ean e hré dehai tostat dehou, e zigueoré é zivréh eid ou receu, ou sterdé ar é galon, ou boqué hag ou henigué.

Él-cé hoab, é huélet en Ils doh hou cârein. Én-oh en hi dès laquett hé honfians hag hé espérans! Ar-n-oh é talh hemb cess, èl ur vam carantéus, er selleu éhuéhettan; hou conservet pur ha caër dirac deulegad Jesus hé friêd, e zou hé hrassan soign ha sourci.

Ah! ne blantet quet ur glean é calon ur Vam quer carantéus! Sellet doh en dareu e hret dehi hamdé scùil ar hou tisordreu; alas! deuhantérein e hra hé halon guet er glahar é huélèt ur bed trompér ha coromplet doh hou stleijein d'er brassan fallantéieu; é huélèt Satan, èl ma lar sant Pièr, é troein hemb cess tro-ha-tro d'oh èl ul lion furius péhani e glasq hou tivorein!

Él livr-men é vou discoeit d'oh el laceu en dès handet Satan eit hou terhel; er finesseu a béré en hum chervij er bed eit hou trompein hag hou col. Él livr-men é vou hoah discoeit d'oh er fæçon de gombatein énep d'en ell ha d'éguilé, ha de zoug er victoér ar nehai. Én ur guir, disquet e vou d'oh pêlat doh en droug ha gobér er mad, él ma lar er profæt David.

Leinet enta, tud youank, leinet el livrmen; mæs leinet eau guet ur fé bihue hag un desir berhuidant de bourfitein a nehou, de vout parfætoh ha santelloh én amzér de zonèt. Aveid oh, é particulièr, en e mès ean composet; ha bout ne gonvertusehé meit ur péhour, ur béhourès hemb quin, quement-cé hoah e hrehé men gloér ha me honsolation. Plijeèt guet Doué neoah er rantein pourfitabl eid en ol, ha turul é vénédiction ar ol er ré el leinou.

Deit, Sperèd-Santel, deit de rein sclærdér d'en dud youank, deit de garguein ou haloneu ag en tan a hou caranté divin, ha hui e renehuéou ol er bobl ar en doar.

Él-cé revou groeit.

# INSTRUCTIONEU

DEVOT

ha

# CHOÉJ A HISTOÈRIEU

RID EN DUD YOUANK A ZIAR ER MÆZEU.

## QUETAN LODEN.

EN DANJÉRIEU, EN TEICHEU HAG ER HUSTUMEU FAL AG ER YOUANKIS.

---

### CHAPISTR QUETAN.

ER PARTAJ AG EL LIVR-MEN.

En hani e gârou en danjér, emé er Sperèd-Santel, hum gollou én-hou; mæs en hani e zalhou doh er mad bet er fin, e vou salvet, emé hur Salvér. *Eccl.* 3. *Math.* 24.

Deu dra enta e hoès d'hobér, tud youank : pêllat dob er péh e vehé capâbl de gouci hou ç'ineaneu, ha quêrhet hemb cess, guet ur pas ferm hag assuret, én bent e gondui d'er gùir honheur.

Ha chetui er péh e hrehet, dré secour en

Eutru Doué, mar héliet en aviseu e gavehet él livr-men. Partajet-é é dihue loden. Er guetan loden é vou conzet t'oh ag en disordreu ag er yonankis; én eil é von laqneit dirac hou teulegad er vertuyeu e zeliet pratiqnein. Hag aveit ma talhehet mui a chonj ag er gurionéeu e zisquér d'oh, hui e leinou en histoér e gavehet arlerb peb chapistr.

Há petra e stleij d'en droug en darn-muihan ag er grechénion, ag en ouaid tinéran? Allas!

1. Er manq a instruction;
2. Ur sperèd diavis ha digampen a natur;
3. Er modeu hag er hustumeu fal e zisquant guet er réral;
4. Er méh ou dès eit gobér er mad;
5. Er fal gompagnoneahen e hantant;
6. En touiereaheu, er hlasfémeu e brononçant;
7. Er broleu publik guet péré é follant;
8. En assambléien de béré é hant;
9. Er filajeu danjerus é péré en hum gavant;
10. Er sônneu sod e zisqnant bag e gânnant;
11. En hantis, en bardèhtèd étré er bantrèd hag er merhèd, hag er bouffonnereahen e brant;
12. En tavarneu é péré é antréant bag en ivraignereah de béhani en hum daulant;
13. Er gloér bag er vanitéen guet péré é foénhuant;

14. En nerh ag er fal inclinationeu péhani ou stleij d'en droug;
15. Eu dalledigueah a speréd, eu ahurtemant é péré é arihuant;
16. Anfin, pinjeu er goal-sperêd, péhani e hra é bossibl eid ou horomplein hag ou zeunein ar é lerh én ihuern.

Chetui, tud youank, drès peb-tra, er péh e hra hou maleur, e lam hou ç'inoçans guet-n-oh hag e hel hou tiscar én abim. Continuet hou lectur ha hui er guélou.

## CHAPISTR II.

### AG ER MANQ A INSTRUCTION.

N'arsàuet jamæs, me mab, n'arsàuet jamæs a zisquein me lézen, e lar er Speréd-Santel. Istimet-hi guel eid eu eur hag eu argaud : rac pihue-benac ne vennou quet hi disqueiu, e huélou er maleurien hrassan é arihne guet-hou. *Prov.* 3. 1 *ha* 15.

Él léh ma vanq er sians e sel er salvedigueah, u'en dès nitra mad : rac calon uu dén sod e zou èl un dra draillet péhani ne zalh quet a sians. *Ibid.* 19. 2.

Er manq a iustruction, emé sant Clémant, e hra mui a ravaj eit Satan, péhani e zou ur vamen a fallanté hag a superstition.

Mæs en hanàuedigueah ag er relijion e zou ur vamen a eurustèd; ér relijion hemb quin é ma en abiltèd véritabl; hi hemb quin e zisq d'emb ol hun devérieu é quevér en Entru Doué, é qnevér en nessan hag én hur hevér ni-memb.

Hi hemb quin e zou deit de rein sclærdér d'hun tadeu, azéet doh costé er marhue, é creis en tihoeldèd ag en idolâtri.

Hi hemb quin e rant en dud abil ha fur; e hra ou ol joé ha consolation.

Mæs ehué hemb hé hanàuedigueah, n'en dès na gùir joé, na gùir lehuiné, na gùir abiltèd, èl m'el lar Salomon ha sant Paul. *Chap.* 13. 1. *Rom.* 1.

Maleur d'oh enta, tud youank, ma ne hanànet hou relijion! Penaus é hellou un dén condui en arair, ma ne houér arat? Penaus é hellou un dén seuel un ty, ma ne houér maçonein?

El-cé ehué, penaus é hellehet-hui pratiquein hou relijion, ma n'hi hanàuet qnet? Péh fréh e dennehet-hui ag er sacremanteu, ma ne houyet petra e receuet én-hai, ha guet péh dispositioneu é tehet tostat dehai?

O glahar! chetui neoah stad trist un nombr bras a fidélèd! Péguement e zou hemb hanàuedigueah erhet ag er poéndeu princi-

palan ag er fé? Péguement en dès faus credenneu ba superstitioneu! Péguement e gleuér é ræsonein ar ou relijion, él pe n'ou devehé jamæs cleuet conz a nehi? Péguement memb e hra ur relijion d'ou fantasi ha d'ou fèn? Péguement e vibue én ur stad sod ha brutal el lonnèd?

Péguement e gav bamdé en tu de zisquein ou relijion, ba ne vennant quet er gobér?

Honnéh-é, tud youank, er bonrien quetan ag hou troug. Er Scritur santel memb el lar.

Er bobl a Israël e oé bet sleijet ag en doar a Judé de Vabylon; rac, emé er profæt Isaï, ne studié quet er sians véritabl.

Jesus e scùillas dareu, rac ne venné quet Jerusalem cheleuet é gonzeu. Jesus e laras d'er Juifféd é vehent bet jujet bemb truhé, rac ma refusent é Aviél.

Cablus-oh enta, tud youank, mar ne laquet poén de zisquein hou relijion, ha vanjans en Eutru Doué hou coasquou abret pé dehuéhat.

Un dé Doué e laron d'oh : nag a hnéb en e mès vennet hon tastum, él ma chair ur yar hé ré bihan idan hé divaskèl, ha ne hoès chet vennet tostat d'ein! Me mès reit d'oh un Aviél, ha ne hoès chet prézet en hanàuein! Me mès reit d'oh bélean eit hou tisquein, ha ne hoès chet hum instrujet guet-hai! Ind ou

dès ansaignet d'oh me lézen ér hatechism, ér gadoér a buirioné hag a bénijen, ha n'en d'oh quet bet deit d'em cheleuet, pé ne hoès chet groeit attantion ar er péh e larent d'oh; er méh memb en dès mirèt doh-oh a hobér bum instrujein ar er péh e zeliob gout ha credein idan boén a zannation!

Ya, tud youank, er bayannèd e vou escusaploh dirac Doué eid oh; rac er bayannèd n'ou dès chet er moyandeu e hoès-hui d'hum instrujein ar el lézen véritabl. Hui e gavou én eil loden ag el livr-men er péh e zeliet gout ha credein, é particuliér ér chapistreu **4, 5, 6 ha 7.**

#### Histoér.

Sant Paul ha sant Barnabas e yas de bredég er fé d'ur vro hanhnet Lycaoni. Inou sant Paul e hras ur miracl bras. Durand ma predégué, é sèl e gouéhas ar un dén cam ha mahignet a vihan, hag èl ma remerquas é cheleué é gonzeu guet fé, guet atantion ha guet en desir de vout güellèt, ean e laras dehou a voéh ihuel, é presans ur bobl bras : *dèn youank, sàuet ar hou treid ha querhet.* Quentéh hennen e sàuas; e guerhas, saillein e hré memb guet joé. Nezé en idolatrèd-bont e grié a bouis ou fèn : Douééd, haval doh

tud, e zou deit devad omb! Ind e gredé é oé sant Barnabas, rac m'en doé ur min mad, er faus doué Jupiter, ha sant Paul, er faus doué Mercur, rac ma predégué én ur fæçon admirabl. Deja en ou dès dégasset ébein étal eu nor ag er guér, eid ou sacrefiein d'er faus douéêd-cé, deja en ou dès boquettet ou hernér, deja é ma sàuet dorn er bélêg payan aveid ou scoein.

Sant Paul ha sant Barnabas, pe zant a hout quement-cé, e rong ou dillad, e rid hag e bass é creis er foul én ur grial : *Arestet! arestet! ô pobl a Lycaoni! petra e hrethui? Ni e zou tud èl oh ha sujet d'er marhue èl oh!* Aveit hou tennein ag er faus rehjion-cé é omb deit de bredég d'oh er güir Doué, en Doué Croueour en nean hag en doar ha quement tra zou én-hai : henné-hé e anonçamb d'ob, henneh hemb quin e zeliet adorein.

Deustou d'er honzeu-cé, poén e oé bet guet sant Paul ha sant Barnabas mirèt doh-t-hai a offrein on sacreüce abominabl.

*Réflexion.* Sellet, tud youank, péh quer sod-é er ré ne hanàuant quet er güir relijion! Ha hui ehué, hui e hrei treu abominabl, hui e ofançou lès en Eutru Doué, mar n'hum instrujet crhat; ha cablussoh vehet paudmad

eid er bayanned dirac deulegad en Eutru Doué, rac hui e hel hum instrujein.

## CHAPISTR III.

A SPERÈD SCAN HA DIBARFÆT ER RÉ YOUANK.

Ne veoh quet haval, e laré sant Paul d'er hobl a Éphès, ne veoh quet haval doh er vugalé, péré n'ou dès nag arest én ou hobéreu, nag hardéhtéd erhet én ou résolutioneu. *Eph. 4.*

Er vugalé far e zouj en droug hag e hêlla doh-t-hou, hag er ré sod hum avantur hag e guerh èl tud dal. *Sap.*

É mant èl ur gorzen heijet guet en ahuél, n'hellant derhel tranquil na dorn na troèd, na pèn na corv, haval doh ur hah youank pé ur holen-ki, péré e voulj hag e sail hemb cess. *Math.*, *Isaï.*

Haval doh ur mor é furi, péhani n'en dès repos erbet hag e za de zrail hé houleneu doh er hrehér pé doh hord en aud.

Haval doh eined sortiet ag ou néh, péré e hra saffar bemb hum gavouèt mad é léh erbet. *Prov.*

Bremen é ma er vugalé-zé coutant, touchant hui ou guélou fachet. Hinihue é tesi-

reint un dra, arhoah un aral. Ou speréd scan ha dibarfæt a natur e hra dehai chanjein a zesir hag a santimant é peb momand; haval doh el loér péhani e chanj bamdé, e gresq pé e vihanna revé er hartér. *Eccl.*

O tud youank! pegours é vehet-hui poset èl en dén fur, péhani e zou ferm ér verto, haval doh en hiaul péhani e chom perpet ur sort én hent en dès merchet Doué dehou? *Sap.*

Pegours é renonciehet-hui d'er folleaheu ag hou youankis? Pegours é tei er ræson d'oh, hag en hum gonduyehet dré furnès ha nonpas dré hennad ha dré fantasi, èl er vugalé distér?

Er sperèd scan ha diharfæt-cé e zou aveid oh ur vamen a béhèd.

Ean e hra d'oh hum revoltein énep d'hon quérent ha d'er ré e gomand ar-n-oh; cârein en hoarieu danjerussan hag er hourdeu sottan; de lezel ha disprisein en aviseu avantajussan; cavouét digaré eit hum abandonein d'en divertissemanteu diræsonaplan ha scandalussan; ancoéhat hou résolutioneu mad, ha hoarhein doh er fal vodeu hag er fal gustumeu ag er hed; anfin ean e hra d'oh digueor hou caloneu d'er joéieu criminel, d'er vohanceu safarus, ha chairein hou teulegad ar en abim, ar vorden péhani é hoariet hag é péhani é couéchehet imhèr. 1*

Ya, tud youank, hou speredeu diavis, dihoarnis a furnès hag a reihtèd, e hrei d'oh quênt-pêl, ma ne hret atantion, col tout er fréh ag en instructioneu santel e hoès disquet a vihan. Quênt-pêl er predêgueu, en aviseu santel e hoès receuet guet hou pêlean, e yei guet en ahuel èl moguêd : yeinein e hrehet doh en Eutru Doué, hum ahurtein e hrehet én droug, hag hou caloneu e zei dré hou folleaheu de vout calet èl hrehér.

Na dæsset vou nezé hou ç'arestein, hou corijein hag hou tistroein d'er mad ha d'er vertu. Moderet, bridet enta é cours hou ç'imur, hou caractoér houil ha berhuidant dré natur; rac Doué n'hum blij quet én ur galon é péhani n'en dès na peah nag arest erbet, mæs é caloneu er ré dous hag ami d'er furnès.

**Histoér.**

Sant Augustin en doé ur haractoér bouil ha berhuidant a vihan; ha rac ne laquas quet poén d'hum gorijein é cours, fal pé falloh e tas a vusul ma cresquas. Hardéhelt dré el liberté e hré dehou é dad, péhani e hoarhé ar é goust; acourajet dré é gansortèd, péré hum zivertissé hag hum rejoeissé doh er gùèlèt quen diavis ha quer sod, ean e zas de

vout en dibarfætan croaidur e fehé bout cavet. Un hoari en tennas d'un aral; un divertissemant sod d'un aral sottoh hoah : anfin, a folleah de folleah, a zisordr de zisordr, é arihuas èl-cé bet er vorden ag en abim, ha n'en dé meit dorn en Eutru Doué e baras doh-t-hou a gouéh abarh. N'en dé meit dré ur miracl bras a hiæs Doue en hum gonvertissas, hag é tas de vout ur Sant admirabl.

*Reflexion.* Sellet, tud youank, de béh maleurieu ha de béh disordreu é stleij ur speréd diavis ha digampent Én-hai é conéhehet ma ne ziboaillet doh en teich naturel e hoès d'en hoarieu ha d'en divertissemanteu fol.

o-+-+-+-+-+-+-+-+-+-o

## CHAPISTR IV.

### AG ER MODEU HAG ER HUSTUMEU FAL.

Dihoallet, e laré sant Paul d'er bobl a Rom, dihoallet a héli modeu ha custumeu fal er bed. *Rom.* 12.

Mar guélet er réral é hobér droug, ne gueméret jamæs seüir ar nehai, emé er Speréd-Santel. *Exod.* 23.

Dén erbet ne hellou plijein de zeu væstr, emé hur Salvér, d'er bed ha de Zoué. *Luc.* 6.

Dalhet chonj, tud youank, ag er gûirionéeu-zé, reveint scrihuet én andret unéran ag hou caloneu; ha credet ferm é ma requis d'en n'emh e ven hum salvein, hum réglein ar Aviél Jesus-Chrouist, ha troein cain d'er fal vodeu ag er bed.

N'en dès meit ul lézen véritabl; Jesus en dès-hi ansaignet ha condannet hani er bed.

Pêl doh-oh enta modeu ha custumen fal er bed, mar fal d'oh hout gûir disciplêd de Jesus.

Pihue-benac, e lar sant Jérôm, e ven bout gûir grechén ha gûir discipl d'er huirioné, e zeli dihoal a guemér scûir ar er bed, rac en nombr brassan a nehou e héli er gueu hag e dro cain d'er hurioné. N'en dès a assurans meit eid en hani e héliou Jesus, péhani e zou en hent d'en nean, er huirioné hag er vuhé memb; hag en hani en héliou ne von jamæs trompet.

Ne laret quet enta, tud youank, eit hum zivlamein én hou tisordreu : *er mod-é, er gustum-é quement-cé.*

Bamdé é cleuér larèt : er gustum-é crol én termén-men; *er mod-é gobér chervad hag hum zivertissein en dé-men :* er gustum-é d'er ré youank monèt hinihue d'en *assamblé-hont, hum dolpein él léh-men eit passein*

*er momand a blijadur : a viscoah er re youank e kré en dra-hont pé en dra-men.*

Tud fol ha tud dal, ne huélet quet é ma er modeu hag er hustumen ag er bed avel ur houh azen péhani e gondui er bed, hag arlerh péhani e ridér queti-quetan, avel er bobl a Israël péhani hum bressas guéharal d'adorein ul leüé eur, péhani ou doé forjet ha sàuet ar ur pilér.

Er mod-é e laret? pe vehé enta er mod d'hum grouguein, hui er hrehé chué! Pe vehé er mod de losquein en ty, hui e laquehé chué en tan én hou ç'hani! Pe vehé er mod de durul en argand é creis er mor, hui e daulehé chué hou ç'hani aharh!

Hoarhein e hret! Mæs pihue-é er sotan ag en neu, en hani e sènt doh modeu er bed eit lahein é gorv ha col é vadeu, pé en hani e gol é mean é hél custumen er réral?

O tud youank, pegours é cessehet-hui a héli modeu dal, péré e stleij de hep sort fallanté hag e zigueor en norieu ag en ihuern.

**Histoér.**

Én amzér-hont ma oé bet stleijet er Juifféd, él sclavèd maleurus, d'er vro a Vabylon, Nabuchodonosor, roué ag er guér infam-zé,

e hras gobér un idol enr ag ur vrastèd hag ag un ihueldèd extraordinér. É creis ur blacen en er sàuant eit recen adoration en ol. Ha gourheménet oé bet de ol é sujité donèt d'en adorein, idan boén a varhue. En dé choéjet eit consécration sacriléj en idol abominabl-zé, ér momand ma hum gavé ol er bobl tolpet tro-ha-tro dehou, un dén, a berh er roué, e grié a voéh ihuel : ô pobl a Vabylon, ha hui ol péré e zou idan berh hur roué, quentéh él ma cleuehet sôn en trompetten hag en instrumanten aral a vusik, hui hum daulou hou face doh en doar eid adorein en doué-men, idan boén a vout taulet bihue én ur fournès ardant.

Er sinal e zou reit; ba, quentéh él ma comans er musik, é huélér ol er bobl stouyet é adorein er faus doué-hont. Tri hemb quin e chom én ou sàu; hag ind, hardéh, ne hrant quet él er réral; rac ind e houyé ne zeliér adorein meit un Doué hemb qnin, er gùir Doué, crouéour en nean hag en doar.

Mæs ehué, dinoncet-ind quentéh de Nabuchodonosor, péhani, én é golér, e hra tuêmein, seih gùéh mui eid en ordinér, ur fournès a dan, ou arlein deourn ha treid hag ou zurul é creis en tan-flam. En tuêmdér ag er fournès e zou quer crihue, ma voug - en tach er ré ou zaul abarh.

Neoah en tri dén youank-cé e sàu, e bonrmein é creis en tan èn ur gânnein mélodi de Zoué. Er roué barbar, souébet é huélèt ur miracl quer bras, e lar dehai a voéh ihuel : *sortiet ha deit d'em havouët*. Quentéh ind e aboeis. Mæs é admiration e zas boah de vout brassoh, a pe gonsidér, guet ol or ré e zou tro-ba-tro dehou, penans er flam en doé respettet, uonpas hemb quin corveu en tri dén youank-cé, mæs hoah ou dillad hag ou bleàu. Ne sàntènt quet memb blas en tan.

Rac-cé Nabuchodonosor ou sàuas ér hargueu ihuellan hag inouraplan, bag e ordrénas punissein ol er ré en devezé blasfêmet banhue ou Doué.

*Réflexion.* Tud youank, un idol èl-cé e adorehet quel lies gùéh ma béliehet, énep de lézen Doué ha d'hou conscians, modeu ha custumeu fal er bed; adoret-è, én effèd, guet el lod muihan a han-ob. Ar er bobl a Vabylon é queméret lies scùir, ar bou maleur. Doué e gonservas en tri dén youank-cé é creis er fournès ardant. Èl-cé ehuè é pêllei doh en tan ag en ihuern ol er ré ne béliaint quet er modeu criminel ag er bed; mæs d'en tan éternel é condannou ol er ré a han-oh e droei caîn d'é lézen eit hèli bani Satan.



## CHAPISTR V.

### AG ER MÉH EN DÈS ER RÉ YOUANK EIT GOBÉR ER MAD.

Pihue-benac, e lar en Aviél, en devou méh a hur Salvér dirac en dud, e hel bout sur en en devou méh a nehou Mab Doué dirac é Dad hag en Ælèd, a pe zei guet gloér ha majesté de jujein ol er bed. *S. Luc.* 9.

Mæs ehué, pihue-benac en avouéou dirac en ol, e hrei profession publik ag é Aviél, e senton doh é gonzeu, é creis ur bed corromplet ha corrompér, e hel bont én gorto a vout glorifiet dirac en Tad Eternel ha dirac en ol, én dé dehuéhan ag er bed. *S. Math.* 8.

Na terriplet ur santans aveid oh, tud youank, mar e hoès méh eit gobér er mad! Na consolusset conzeu aveid er ré a han-oh en dès er houraj de bratiquein er vertu én drespet de hoapereah er ré sod! Un disirour hag ur maleur éternel e vou parlaj er ré quetan, ur gloér hag ur bonheur éternel e vou recompans er-réral!

Petra e lar d'oh ou couscians, tud youank? Allas! broudet-é martezé guet er rebreicheu luèman! Er méh en dès groeit d'oh martezé

pléguein hou teuhlin dirac autérieu Satan, ha troein cain de hani Jesus. Er méh martezé en dés groeit t'oh ten ardran a p'hum avançoh eit gobér er mad. Presans, sèl, hoarh ur sod pé ur sodel benac en dès martezé lès hou feahet. Hui e hoès lèt martezé memb er galon de véleinér ré e ré fal, ha de gondannein er ré e ré mad, pé d'ingajein er réal d'anjulein er ré santellan, énep d'er hri ha d'er rebreich ag hou couscians.

Mæs, e rescondehet-hui, petra vou laret ha chonjet a han-an? Hâ vernein e hra d'oh petra vou laret a han-oh, mar groet hou tevér? Er ré e hoarhou ar hou coust e larou én ou houscians é brehet mad, deustou ma lareint er hontrel a vég. Hemb arvar, ne zeliet quet rein esprès dehai en ocasion d'hou tecrein ha de vlasfèmein énep d'hou relijion; mæs, boah ur huéh, doh pihue é tehet-hui sentein, doh Jesus pé doh ur bed sod ha trompér? Dirac pihue en e hoès-hui méh? Dirac er ré sod hemb arvar quêntoh eit dirac er ré vad. Mæs hui e houér penaus er ré sod e larou perpet é vou mad er péh e vou fal, ha fal er péh e vou mad.

Liès é hès bet laret d'oh nepas gobér caz a vodeu hag a gustumeu fol er bed; ha sant Paul e gri d'oh penaus ne vehet jamæs gur

servitour de Zoué, mar clasquet phjein d'er bed. Er Sperêd-Santel e assur é ma abominabl en devotion dirac deulegad er péhour, hag en dès a ol viscoah er ré fal casseît ha dispriset er ré devot; ha hoah, hui e greinebé é huélèt ou hoarhereaheu hag é cleuèt ou goapereaheu malicins? *Prov.* 29, 27.

O dallediguean estranj! Hui e selléhé ël un inour bras aveid oh chervij ur roué én é balæs, hum aqùitein ag hon tevérieu én ur garg ituel; ha hui hon péhé méh doh hum aqùitein a zevérien nr hrechén, péré e zou er ré caëran hag istimaplan ag en ol œvreu, rac ma véritant ur recompans éternell Tud youank, dihoallet a vou quer goann él Salomon, péhani e sànas tampleu d'er faus doueéd, hag e forjas idoleu eit phjein d'er merhed payan, de béré é oé dimeet, ha péré er horomplas; beèh quèntoh haval doh Tobi, péhani e yé d'adorein Doué de Jérusalem, durand ma stouyé er réral dirac faus doueéd forjet dré er roué Roboam.

**Histoér.**

Mab-dén, crouéet doh limaj en Eutru Doué, e ancoéhas quênt-pèl é Grouéour. Pebunan ne chonjé meit a goutantein en desirieu criminel ag ur galon coromplet. En doar e

oé deja goleit a abominationeu. Noé hemb quin e zalhas ferm doh er mad hag e zessäuas é fameil e doujans en Entru Doué. Caer en doé er ré sod assai er horompleiu ha gobér goab a nehou, eau e bratiquas er vertu bemb méh hag e sentas doh boéh é Grouéour. Hâ petra e arihuas ? Doué e zistrujas er ré fal dré en deluj, hag e gouservas er vuhé de Noé ha d'é fameil.

*Réflexion.* Pihue é helléhé larët péh quer bras-oé disanspoér er béheriou a pe arihuas eu deluj, é spécial disanspoér er ré en doé goapeit quement Noé, péhani ou avertissé d'bohér er mad? Ah! brassoh vou hoah, dé er jujemant, disanspoér er ré en devou bet méh é pratiquein er vertu!

## CHAPISTR VI.

AG ER FAL COMPAGNONEAHEU.

É mèu é cavein-mé conzeu nerhus assès aveit discoein d'oh, tud youank, péh quen danjerus-é de ol er ré ag hou ç'ouaid hantein er ré fal, ha guet péh sourci é tehet péllat dob-t-hai?

Doué e lar d'oh : sortiet, sortiet a gompa-

gnoneah er ré sod ha libertin; ne douchet quet memb doh er péh e aparchant dehai, guet enn a vout gronnet én ou féheden. *Num.* 16.

Mar assai er ré fal hou tennein ar ou lerh, dré ou soliteu, n'ou cheleuet quet. A pe lareint d'oh : deit guet-n-emb, héliet hur hompagnoneah; ô me hroaidur a garanté! n'ou cheleuet quet; pélleit prestan ma hellehet hou treid doh ou henteu, peré e zou risclus d'en droug; ne gueméret jamæs plijadur én ou hompagnoneah, rac pihue-benac ou hantou hag e vou ami dehai e zei de vout haval doh-t-hai ha fal él d'hai. P'ou havehet, n'hum arestet quet de sellet doh-t-hai; p'ou hleuehet é crial d'oh plijadur! plijadur hun nès hur goalh! rescondet dehai : er marhue, en dannation éternel e vou hou recompans! *Prov.* I. 10, *etc.*

Satan e lar d'é gansortéd : damb ardro en dén, er verh youank-cé; hum daulamb ar nehai él ur vanden bleidi arajet, dismantamh-ind, coromplamb-ind; bag a pe huél ne hel quet donèt de ben a nehai, nag ou atrap én é laceu; p'ou guél é resistein guet hardéhtéd ha couraj, ean e gass ar ou lerh er ré youank en dès deja gouniet, hag ou harg d'hou horomplein ha d'ou hol, dré ou hantis hag ou dirolemant.

Haval d'oh ur jiboessaour péhani e euss arlerb ur jibér ur vanden châss furius.

O tud youank! ô queth devediguen! péguement a han-oh e zou bet hag e zou hoah étré dènt er bleidi furius-cé? Hui-memb martezé, péhani e leine er honzeu-men. Ah! péguement a han-oh e oé pur bag inoçand, hag en dès hanàuet en droug guet en apostolèd abominabl-zé, bag en dès hum gouciet, hum daulet hag hum daul hoab hemb méb d'er brassan disordren!

O tud youank scandalus! ô ministrèd Satan! petra e larein-mé d'oh? doh pihue hou comparajein? Caïn ne lamas guet é vrér Abel nameit er vuhé ag er horv, ha hui, hui e lam guet hou predér inoçand er vuhé ag en inean.

Ou goaid e gri hag e griou bemb cess vanjans énep d'oh, guet ur voéh crihuoh eit ma crié hani en dén just Abel énep d'é vrér barbar Caïn.

Petra e laran-mé? Jesus e zou marhue eit hou perdér. Jesus en dès scùillet betag en dehuéhan tapen ag é hoaid aveit hai! N'en dé quet enta ur hri hirvoudus, èl hani goaid Abel, e sàu énep t'oh, mæs cri goaid Salvér er bed, péhani e houlen er gurun ag en nean eit hou flastrein hag hou prehonein.

Hum gollet aboel hou ç'hunan, ha ne glas-

guet quet sileijein guet-n-oh hou predér ér parfond ag en abim.

Ha hui péré e vérit bout arouset guet ur mor a zareu: hui péré eo dès bet er maleur de gol hou ç'inocans dré er gaosorted miliguêt-cé, petra e larein-mé d'oh?

Ah! hui e bêllebé guet bast doh ur serpant velmus ha doh ur blei arajet, ha n'hum laquehob quet é poén eit pêllat doh cansortéd corromplet, péré, dré ou fal scûir hag ou fal gonseilleu, e zou mil gûeh danjerussoh eid er serpantéd cruellan hag er bleidi furiussan!

Neoah el lonnéd gouihuan ne lameiot guet-n-oh meit er vuhé ag er horv, hag en amiéd sod-cé hou tiscarou corv hag inean ér parfond ag en ihuern.

Deuston eota péh quel lorhus é tiscoei bout ou modeu, ha péh quer caranteus vou ou houvieu, pêlleit doh en amied sod-cé èl doh er pest hag er vocen. Rac ou honzeu fal e gouei er vubé puran, hag e stleij d'el libertinaj ha d'er maleurieu brassan.

Ou bêg e zou èl ur poul-deur anhou, hag èl ur bé digueor, péré e streau er vlas tro-ha-tro. Idan ou zéad é ma er flêm, hag ar ou divès é ma eo ampouison.

Mar-a-huéh ind e hra seblant a vout parfæt hag éhuéhet én ou honzeu; mæs ou œvreu e

lira d'er marhue antréein é caloneu er ré ou hant.

A pe ne hellant doug er réral d'hobér, én ou fresans, er pêh e hrant, ind hum vant mar-a-huéh ag ou fallantéieu, e zeñ er réral d'ho-bér èl d'hai, eit cavouêt gùel en tu de rein dehai nl lam brassoh.

Nezé pêlleit, pêlleit doh-t-hai guet er memb caz ma pêllas gùeharal en dén youank Jojeb doh moès infâm Putifar, péhani er solité de béhein guet-hi; rac ma n'er groet, quênt-pêl n'hou pou quet méh é hobér er pêh e hrant, pé martezé memb hui hou pou méh é huélèt ne vehet quet falloh eit-hai.

Èl-cé en hum gollas sant Augustin én é youankis. É gansortèd e zas de ben a hobér a nehou el libertinan croaidur.

Cheleuet-ean : me ridé, em'ean, èl un dal d'hum durul ér vouillen ag er pêhèd, ha m'em boé méh é huélèt er ré youank aral cablussoh eid on.

Me bêhé liès, nonpas dré en boant a dan-bouat er plijadurieu, mæs dré en desir a vout mêlet guet er ré fal. En eun em boé a vout dispriset guet-hai e bré d'ein hum vantein a vout cablus a béhedeu péré n'em boé jamæs comettet.

Nag a dud youank e hêli hoah hinihue Au-

gustin én é zisordreu! Plijeèt guet Doué m'ou devou ér bonheur d'en héli én é gonversion.

Plijeèt guet Doué ma pélleint, én amzér de zonèt, doh ou hansortèd maleurus, èl má pèllas guéharal Lot hag é fameil doh Sodom ha Gomor, ar béré é couéhas en tan ag en nean. Anfin, plijeèt guet Doué beniguein hag acourajein ol er ré ne hrant jamæs compagnoneah guet er ré sod ha libertin.

**Histoér.**

En Apostol sant Yehan, èl ma oé un dé é predég én ur guér tost de Ephès, e remerquas un dén youank brâu ha vaillant, guellou-dus ha berhuidant a garactoér. Sant Yehan hum zistrous doh en Escob ag en andret-cé, hag e laras dehou : me recomand d'oh en dén youank-cé; m'er fi én-oh èl un trezol, a béhani é houlennein cont guet-n-oh un dé. En Escob-cé e bromettas en devont soign a nehou, er heméras en é dy, en instrujas bag e ras dehou er sacremant a Vadient hag a Gonfirmation.

Mæs en dényouank-men e hantas tud youank dirolet, péré er horomplas a nebedigueu dré el leigneu, en divertissemanteu, er faus plijadurieu, en disonestis hag el laironcieu. Anfin, a p'hum hnélas couéhet én ahim ag er

fallanté, ean e gollas conraj hag hum zisanspéras. Ol é chonj e oé guet er brassantorfæteu, ha de zoublein memb ar er réral dré é grimeu. Ean e choéjas é gompagnonèd, e hras a nehai ur vanden lairon é pèn péré é comandé, hag e zas de vout er fallan, er hruellan hag er barbaran a nehai.

Eurusemant sant Yehan e yas d'er hlasq ér forest ma oé, er havas hag er honvertissas.

*Réflexion.* Chetui penaus er fal gompagnoneah e gorompl en dud youank instrujettan, devotan ha santellan. Eurus, mil güéh eurus er ré e bèllei doh-t-hi èl doh ur pest ha doh ur vocen!

## CHAPISTR VII.

### EG EN TOUIEREAHEU, ER BLASFÊMEU HAG ER MALÉDICTIONEU.

Quemér Doné, pé nn dra benac crouéet, é test ag er péh e hrér pé e larér, e zou touïet; ha larèt conzeu anjulius énep de Zoué, d'er Sænt pé d'en treu sacret, e zon blasfèmein, emé sant Augustin. *Contra Manich. Lib.* 2.

Permettet-é touïet eid er hnirioné, a p'en

dès necessité, èl m'en dé dirac un tribunal, etc. Mæs Doué e zihuen a douièt énep d'er huirioné, ha memb eid er huirioné hemb necessité, hemb affær hag eid ur bagatel.

Touièt énep d'er justis e zou assurein pé promettein guet sermant un dra benac injust ba diléal.

Bout parjur, e zou gobér ur sermant énep d'er huirioné da d'er justis, pé manquein d'ur sermant just ha ræsonabl.

Certæn conzeu vil ha divalèu, dibrop ha dijauj, péré n'hum gav meit rai lès é bèg en dud youank, e hanhuér enta é gueu touradelleu. Neoah en Doué e jujou betag er honzeu inutil, e zihuen ou frononcein.

Rein pé suhettein é valoh pé é valédiction, e zou ehué ur péhèd horibl.

Pe houyehoh, tud youank, péh quen abominabl-é en touladelleu dirac en Eutru Doué, n'ou homettehoh quet quel lès. Er fæçon terribl ma hré Doué guéharal castiein er blasfémerion, e zelehé arest hou téad milguêt.

Doué e ordrénas d'er bobl a Israël arestein er vlasfémerion hag ou lahein a dauleu mein. *Lev.* 24.

Doué e laquas guéharal d'er marhue buéhuiguênd mil dén eit punissein ur blasfêm prononcet dré Vénadad, roué a Syri. 3 *Reg.* 20.

Un Æl e zistrujas én un noz puemb mil dén, ha nâu-uguênd mil a armé er roué Sennachérib, péhani en doé blasfêmet ha permettet blasfêmein ênep de Zoué ha d'é lézen. *4 Reg.* 19, 35.

Maleur, e lar en Entru Doué, d'en hani e doulou é gueu! Maleur d'en hani e vlasfêmou ênep d'er Sperèd-Santel; rac, mar ne ra pénijen, ne vou jamæs a bardon aveit-hou. *Zach.* 8. *Marc* 3.

Maleur d'en hani e ra é valédiction d'é dad pé d'é vam; rac d'er marhue é vou laqueit. *Lev.* 20.

Creinet enta, blasfêmour! creinet, ô blasfêmourès! rac é ma Doué étal oh. É vréh e zou sâuet drest hou pèn; n'er forcet quet d'hou perhonein én é golér. Mar ne cesset, abret pé dehuêhat hui e santon en tauleu ponnér ag é vréh vanjourès, ean-memb el lar. *Eccl.* 23.

Én hou colér, hui e ra tout d'en diaul, hui e hloestr tout d'en ihuern, hui e gonjur er seab de gonéh ar-n-oh; mæs p'bou cheleuehé Doué, péh ur maleur!....

Plijeèt guet Doué ne gouéhou jamæs ar-n-oh er malédictioneu e ret! Plijeèt guet Doué ne vehet jamæs gronnet guet-hai èl guet ur vantel, pé sterdet guet-hai èl guet ur

hronis! Plijeët guet Doué hou mirèt a antréein én-oh betag er mél ag en isquern, èl ma lar er profæt David. *Ps.* 108.

O acustumans criminel! ar-n-ob é telihé ol er gùir grechénion scùil dareu a hoaid, emé sant Chrysostôm. Quement pas e hrér, é cleuér prononcein en touiadelleu, er hlasfêmeu hag er malédictioneu cahussan. Bèg mar-a-unan e zou haval doh ur volcan, doh ul leèn a dan, a béhani é huélér ur flam horibl é sorti é peh momand. El-cé é hrant rûein ou divès, ou hent, er parquen, er benhuéguér, en dud hag el lonnèd, hag ol er péh e zou tro-ha-tro dehai. Creinein e hrér, hirissein e hrér, hag er hleàu e sàu ar er pèn doh ou hleuèt, emé er Sperèd-Santel.

O tud miserabl! hà guel é lahouron el lonnèd-cé arlerh m'hou pou pousset, a ziar hou calon, er honzen abominabl-zé? Hàg æssoh vou nezé er har, er arair, er forh, er rod pé er benhuéguér-zé?

Arestet enta hou téad, stanquet hou tiscoharn doh er honzeu horibl-zé, ha diboallet a hobér d'er réral on frononcein, emé sant Paul. *Rom.* 2.

Ya, mé hou conjur, e lar-ean, renonciet hemh tardein d'er golér, d'er haz, d'er

malis, d'er blasfémen ha de certæn conzeu abominabl, péré ne zeli jamæs sorti a vég ur hrechén; rac, pihue-benac ne renonçou quet d'er sort pébedeu-zé, ne bossidon jamæs ranteleah en nean. *Colos.* 3.

Ne douiet é fæçon erbet, e lar d'oh Jesus, na dré en nean, rac me zrôn-é; na dré en doar, rac scabel me zreid-é; na dré hon pèn, rac n'en d'oh quet capabl de zûein na de huennein ur vleâuen hemb quin. Rescondet perpet ér fæçon-men : ya, ya, pàs, pas; er péh e larehet open e zei ag er fallanté.

**Histoér.**

Ur roné payan, hanhuet Démétrius, e bersécuté er Juifféd é amzér er brezélaour bras Judas-Machabé. Comandet en doé de Nicanur, ou anemis cruellan, monèt, guet un armé puissant, d'achihue ou distrujein. Hennen, eit cavouét en tu de vassacrein er Juifféd én é æs, e hra min d'hobér er peah. Monèt e hra memb de saludein Judas-Machabé.

Mæs Judas, quentéb èl ma hanàu treisson Nicanor, e ya d'en ataquein, e lah, én ur hombat, pnemb mil ag é soudardéd, hag er fors d'hum sauvein ér guér a Jérusalem.

Er Vélean ag er guér-cé, eit distan colér

er furius Nicanor, e zas d'er saludein ha de ziscoein dehou en hostieu e offrent d'er guir Doué, aveid er roué.

Nicanor e hoarh ar ou houst, ou anjuli, e brofan ou sacreficeu, én ur brononcein er honzeu orgueillussan, ou menas guet er brassan counar, hag e bromet, guet en horiplan blasfêmen, touïadelleu ha malédictionen, é teï de losqnein ou zampl qnentéh èl m'en devou distrujet Judas-Machabé hag é armé.

Monêt e hra én effèd d'en ataquein guet raj ha guet furi. Mæs azé-memb é ma Doué doh er gortoz eid er punissein ag é vlasfêmeu. Quentéh èl ma arihue dirac é anemis, er guélèt e hrér é couéh idan é dauleu. Marhue Nicanor e seont é soudardèd, péré e daul ou armaj eit hum sauvein beannoh; mæs er Juiffèd e rid ar ou lerh hag ou atrap. Pas unan hemb quin ne hel hum sauv; ol é mant laqneit d'er marhue.

*Réflexion.* Èl-cé, tud youank, en hum vanjas en Eutru Doué ar er blasfémour Nicanor. Ur bunition quen terribl e zeli hou laquat de greinein ha de gassat ur péhèd quen abominabl, mar d'oh teichet d'er homettein.



## CHAPISTR VIII.

### ER HOROLEU PUBLIK.

Ne hantet jamæs ur grolorès, e lar er Sperèd-Santel : ne sentet jamæs doh hé boéh na doh hé houvieu, mar fal d'oh mirèt a hum gol. *Eccli.* 9.

Pèlleit, merhèd youank, doh er grolerion; ha pe lareint d'oh, deit guet-n-emb : ni hur hou plijadur, ni hum ziverüssou; n'hou héliet quet, rac ou zreid e zou risclus d'en droug. *Prov.* 1.

Petra-é crol? sail er ré fol; heijein pèn ha treid : èl-cé ehué é hra el lonnèd brutal, a p'en dint lan, ind hum laq de fringal.

Petra-é crol? hum dolpein pautrèd ha merhèd; croguein é deourn en el éguilé, troein èl inoçandèd a vesul ma huéh ul loncèg henac én un tam leir, pé ma lar ur sod, pé ur sodel benac, posieu ag ur sòn liès mad lous hag infâm. Hå ræsonabl-é er ré e hra èl-cé? Haval-ind, emé sant Chrysostòm, doh lonnèd brutal, doh canvalèd ha doh azènèd! *Chrysost.*

Hå petra e huélér? petra e bass ér hroleu

publik? nitra a vad, pé quêntoh hilleih a dreu fal. Hà penaus, ené er memb Sant, é hellehoh-hui guélèt er fallanté forbannet a visk ur vanden pautrèd ha merhèd fal pé falloh en eil eid éguilé, hag ag ul léh é péhani en hum gav Satan, ag ul léh anfin é péhani ne huélér meit jesteu dijauj ha ne gleuér meit trous ha safar, sônneu sod ha bêgadeu lous?

Petra e bass arlerh er horol? treu sotoh hoah. Nezé er pautr hag er verh-hont e lonq assambl er fallanté èl en deur. En tan criminel e oé deja alumet durand er horol e achihue ou losquein!.... En eun a scandalisein er ré pur ha simpl e bara doh-ein a larêt open. *Chrysost.* t. 1.

Mæs, e laret-hui, perac en hur choquet-ni èl-ce? Aveit discuêh hag ancoèhat hur poénieu en hum zivertissamb. Péh droug e hel gobér d'emb er sônnen, er safar-zé ha boéh en instrumanteu guet péré é sônnér?

O folleah hemb par, emé er memb Doctor! ô creden! ô chonjeu mihguèt ha sortiet ag en ihuern! Pobl fal hag abominabl, hag èl-cé-é é teliet trugaréquat en Eutru Doué? en Doué pur ha santel e zihnen doh é vugalé hum abandonein d'en disordreu didalvé ha scandalus; ha hui, hui e hoès en hardêhted

de larèt : péh droug e hramb-ni é hobér quement-cé ?

Maleur d'oh, e lar-ean, malenr d'oh, ô hui péré e lar é ma mad er péh e zou fal, ha fal er péh e zou mad ! Maleur d'oh, ô hui péré e guemér en tihoeldèd aveid er splandér, hag er splandér aveid en tihoeldèd ! Lareèt d'emb enta en dud sod hag insoland-cé, é péh andret ag er Scritur é ma permettet d'ur hrechén hum zivertissein èl-cé ? Hanhnènt d'emb en Tadeu ag en Ilis en dès ansaignet quement-cé én ou livren ? Discoènt d'emb en aviél en dès reit d'er bobl crechén un doctrin quer mébus ha quen abominabl ? Èl-cé é rescond sant Chrisostôm d'er sort péherion-zé.

Petra lar er Scritur ? maleur d'oh mar chomet én ur gnér benac eit considérein en disordren hum gav én-bi ! maleur d'oh mar arestet hou selleu ar ur verh, pé ar ur voès benac gollet a gusquemanteu caer ha pinhuik ! Rac alumein e hrent én hou calon en tan ag er baillardigueah, péhani e huèheint ar-n-oh, hag hum gol e hrehet él m'en dès hum gollet el lod muihan ag er ré en dès-ind bantet.

Arlerb conzeu quer splan, hui e gredehé hoah é bellet hemb danjér steljein er verhcé guet-n-oh é creis er horol, ha rein peb sort

liberté d'hou sqnéndeu? Maleurus! labour hou poé é resistein doh en tantation, a pe oeh pèl doh en ocasion! Petra vou a han-oh enta, mar hum laquet étal en dragon péhani hum avans, é vèg digueor eid ou lonquein?

Petra lar d'oh er Scritur, merh youank? Hi e lar é tellet disquein er mad guet merhèd ancién ha santel, hag hum zerhel pèl doh en trons hag er safar ag er bed, ha rein exampl vad d'en ol dré hou modesti hag ou tianvès respettus. *Tite.* 2.

Hi e lar é tellet gobér hou possibl eit plijein de Zoué dré hou ç'ol œvreu, ha dihoal a glasq plijein d'er bed dré un dianvès dijauj ha dibarfæt.

Ha hui, bui e grêd é hellet hemb danjér rein hou torneu d'ur paillard, d'un ivraign; cazalein guet-hou, hum ziverüssein guethou...... Ur pautr mad-é, e laret : ah! ur serpant-é marcé, péhani ham guh idan er guiaud eit hou flèmein én é æs!

Hàg ancoéhet e hoès-hui er promessen ag hou padient? Petra e hoès promettet ar er fons a vadient? Renoncicin d'en diaul, d'é vobanceu ha d'é ol œvreu; ha hui, hui e rid d'er hroleu é creis péré en hum gav Satan! Hui e gàr er hroleu é péré Satan en dès handet quement a laceu eit hou ç'atrap!

O croleu milignèt, péguement e hoès-hui discaret én dondèd ag en ifuern!

Petra e hoès hoah promettet? Héli Jesus, réglein hou puhé, hou chonjeu hag hou ç'ol œvreu ar ré Jesus. Ha hui, hui e gredehé larèt é héliet Jesus, a pe ridet d'er hrnleu?

Mæs, e laret-hui, pe grolan ne mès quin chonj meit a grol: goah arzé d'er ré e hra chonjeu fal. Rescond fol. Hui e sail ar un abim péhani en dès digueoret idan treid ul lod vad èl oh, ha hui e grèd ne gouéhehet quet én-hou, rac ma oh hoah én hou sàu.

Ne hoès chet chonjeu fal? Poén e mès doh hou credein, rac mab-dén a vihan e zou douguet d'er fallanté; deit-oh ér bed guet fal inclinationeu èl er rèral: ha me gredehé é oh deja dalhet hag en hum drompet a vras, pe laret ne hoès jamæs péhet é crol.

Laquamb é ma gùir ne hoès jamæs santet er fal inclinationeu é monèt de grol. Quement-cé n'hou rantou quet dibéh. Rac hum laquat én danjér a bébein e zou deja péhet, bag er hrolen publik e zou, a drasur, un ocasion a béhet. En hani, emé er Sperèd-Santel, e gâr en danjér, hum golou én-hou. *Eccli*, 3. Pihue, e lar-ean, e hellou jamæs derhel ur vréhad gleu tan én é jabot hemb santein é gorv hag é zillad é losquein? *Prov.* 6. 27.

Open, hou presans ér horol e hel scandaliseïn er réral hag ou doug d'er péhèd, ha hui e houér é rantehet cont de Zoué, nepas hemb quin ag er péhedeu hou pou cometet, mæs hoah ag er ré hou pou groeit d'er réral cometteïn. Cablus-é enta ol er ré e hant er hroleu publik.

Hui e fal d'oh hum zivertisseïn, e laret, eid ancoéhat hou poénieu hag hou fatik? just-é quement-cé. Mæs groeit-ean én ur guis mad hag honest. Crol e fal d'oh? Hama, tud youank, crolet hemb quin guet pautrèd èl oh, ha hui, merhèd, crolet étré-z-oh, mæs hemb pautrèd.

Impossibl-é quement-cé, e laret. Perac enta! Hà requis-é ma vou un toq étal ur houif, hag ur houif étal un toq? Laramb er huirioné, er pautr-zé e zou hou toué, er verh-cé e zou hou ç'idol.

Hou fal inclinationeu enta e fal d'oh coutanteïn; mæs mar desiret ou houlanteïn, é oh deja criminel dirac deulegad en Eutru Doué, péhani ne receu én é varaouis meit er ré e gasti ou hurv hag e renons d'ou fal inclinationeu.

Hanni marcé ne hélieu en aviseu-men. Maleur d'er ré n'ou hélieu quet, emé sant Chrysostôm, ahoel ou houscians ou broudou

durand ou disordreu, hag ou avertissou de hêllat doh en droug. *Chryst. Hom.* tom. I.

Mæs, e larchet, criet er péh e gârchet, er mod-é crol, ha ni e grolou ehué. Gûel-é crol eit gohér goah. Mæs mar dé er mod hum zannein, hui e fal d'oh enta monêt d'en ifluern guet er réral! Hâ pihue hou fors d'hohér goah? En hani e zihuen a hohér goah e zihuen ehué doh-oh a grol. En hani e zihuen a lahein, e zihuen ehué a scoein. En hani e zihuen a laireah cand sconéd, e zihuen memb a laireah unan hemb quin.

Mæs petra vou laret a han-an? Hâ vernein e hra d'oh petra vou laret a han-oh, arlerh m'hou pou groeit volanté Doué. Er ré fal ind-memb e larou ahoel én on halon en hou pou queméret en tu gûellan, en devou ivi doh hou ponheur hag istim memb a han-oh.

**Histoér.**

Durand ma oé er profæt Moïs ar er manné Sinaï ha ma receué inou é hourheméneu guet Doué, er bobl a Israël hum daulas d'er brassan disordreu. Ind e forsas Aaron de forjein ul lay eur hag en adoras. Open, arlerh m'en doé er hobl maleurus-cé daibret hag ivet ou goalh, ha comettet er péhedeu abominaplan, ind e sâuas hag hum laquas de

grol tro-ha-tro d'el lay eur-hont. Er fallanté-zé e ofansas quement en Eutru Doué, ma laras de Voïs é hé d'ou dismantein én é golér. Eurusemant pedeuneu er brofæt e arestas é vréh vanjourès. Neoah Doué e gomandas dehou monèt de bunissein er hobl miserabl-zé. El ma tischenné Moïs a ziar er manné-hont, ean e gleu cri ha hoëh er Juiféd, péré e sôn hag hum zivertis. *Exod.* **32.**

Arihuet tostob dehai, ean ou guél é crol tro-ha-tro d'el lay eur-hont. Fâchet m'é ma, ean e zrail étal é dreid en nihue daulen meiu ar béré en doé Doué scrihuet é hourheméneu, e vrehonn en idol eur, e halhue d'er secour ol er ré e fal dehai derbel doh en Eutru Doué, hag e lar dehai : chetui er péh e gomand Doué d'oh : peh-unan a han-oh e dennou é gléan, e hassou hag e zibassou ér blacen m'é ma er hobl milguêt-cé, hag ou laquei d'er marhue, hemb diforb na brér na hoér, nag ami na quérent.

Ind e hras én effèd er péh e ordrénas Moïs dehai a herh Doué, hag e lahas ardro tri mil ar-n-uguênd. Nezé Moïs e laras dehai : rac ma hoès acomplisset volanté en Eutru Doué, ean en devou chonj a ban-oh hag hou recompansou dré er hrassan bénédictioneu.

*Réflexion.* Na terriplet ur punition! Mar punis él-cé en Eutru Doué er béhcrion ér hed-men, petra e zeliér chonjal ag er punitioneu e zou doh ou gortoz ér hed aral? Tnd youank, er brol-zé e zon hou c'idol! Petra vou a han-oh mar ne chanjet? Bréh un Doué vanjour e zou sânet a drest hou pennen: maleur d'oh mar er forset d'hou coasqueu én é golér!

---

## CHAPISTR IX.

### EN ASSAMBLÉIEU, ER FOÉRIEU.

1° Doué e laras guéharal d'er Juiféd, dré guéneu er profæt Amos : a hnerço en e mès caz doh hou pardonieu, a huerço en e mèsind condannet; rac-cé ne receuein quet er proveu nag er pedenneu e hrehet d'eïu éu hou ç'assambléieu. *Amos.* 5. 21.

Pe gassehé Doué er memb profæt de gavouét er grechénion, petra e larehé-ean dehai? Ean e hrehé dehai, a berh Doué, rehreicheu martezé huerhuoh hoah eid er ré e hras d'er Juiféd.

Larèt e hrehé d'ob, tud yonank, er gùir grechénion en doé er gustum de visitein guet dęvotion er chapél-men. Amen en ou dès re-

ceuet secourieu bras guet er Sant, er Santès-men.

Mæs hui, penans é tet-hui amen? Guet ur sperèd scan ha dibarfæt. Perac é tet-hui amen? dré zevotion: allas! nepas, dré guriosité-é, eit hum ziscoein, ha gobér digueoreu caer guet hou prâuité, hou vaillantis hag hou cusquemanteu brâu.

Perac é tet-hui amen? Eit cavouèt en tu d'hum zivertissein guet er pantr, guet er verh-cé.

Petra e hret-hui a p'en d'oh amen? Hum dennein e hret idan ur goban benac, pé én un davarn benac guet ur vanden tud youank hès-mad sod ha libertin.

Guet pihue é retornet-hui d'er guér? Allas! guet ur gompagnoneah martezé danjerussoh hoah. Nag a béhedeu e santehet ar hou couscians, a pe vehet arihue ér guér.

Jesus e bêlias a dauleu foèd er ré e yas guébaral de huérhein ou marhadourreah én dro d'en tampl a Jerusalem: petra e zelher chonjal enta ag er ré e huélér é comettein er brassan disordren tro-ha-tro d'er chapélieu, dé er pardon memb?

Cheleuet en Tadeu santel ag en Ilis: quel liès gûéh, emé sant Ephrem, ma hum assamblehet eid inourein ur Sant pé ur Santès

heoac, é leh gohér chervad ha hobans, soulajet er ré miserabl, en intanvésèd, en orfelinèd, er voyajerion, er ré mahignet hag er ré dal.

Passet en dé-cé èl crechénion, ha nepas èl payannèd. Pèlleit doh er hroleu, en divertissemanteu, er braguerisseu, en ivraignereah hag er gourmandis. *St Ephr.*, t. 3.

O dalledigueah, emé sant Gregoér a Nazianzt hà permettet-é d'ur hrechén queijein èl-cé en treu santel guet en treu abominabl, en treu spirituel guet en treu e sel d'er bed; en treu pur guet en treu dishonest! Él-cé ehué é inouré er hayannèd ou faus douéèd. Mæs hun Doué-ni e zou un Doué pur : hur relijion-ni e zou ur rehjion spirituel. Rac-cé, e lar hoah er memb Doctor, quel liès guèh ma yehet d'ur pardon benac, hou ç'œvreu, hou conzeu, hou chonjeu, hou tesirieu, hou quèrhet, hou cusquemant, hou selleu, anfin hou ç'ol comportemant e zeli bout réglet revé Doué. Oh! mar passet èl-cé en dé ag er pardon, nag a vénédictioneu e gouéhou ar-n-oh. *Sant Gregoèr a Naz.*, tom. I.

Er memb tra e ansaign sant Chrysostôm, hag ol en Doctorèd ag en Ilis. Ind e lar é tehér passein en dé-cé é hobér peb sort œvreu a zevotion hag a relijion. Hag impléet ou dès

guéh-t'er-huéh ou ol nerb, ou ol bouvoér, ou ol abilted eit condannein en disordreu e huélér boah hinihue én assambléieu. *Chrys.*, tom. 3.

Tri zra, emé sant Bernard, e zeliér considérein dé gouil ur Sant, 1° secour er Sant; 2° en exampleu caer en dès lansquet guet-n-emb; 3° hag anfin er beuranté spirituel é péhani é vihuamb. De larèt-é, red-é pedein a galon er Sant-cé d'hur secour étal en Eutru Doué, quérhet tré ma hellehemb ar é baseu, hag hum bureflein guellan ma hellehemb a hur péhedeu.

Anfin pe hrehoh réflexion, èl m'er recomand d'oh sant Césær, haval guet-n-eln, tud youank, n'hum gomportehoh quet èl payanned én ocasion-men. *Césær. serm.* 165.

Hui e houlen secour er Sant pé er Santèscé: ne hret quet enta er bontrel d'er péh ou dès groeit. Réglet hou puhé ar ou hani : examinet petra e zeliet gobér eit bout deit mad guet-hai. Hâg ean e vou dré er broleu, en divertissemanteu sod, en ivraignereah, er foêtereaheu, er bobans, er gloér hag er vanité, dré er faus pljadurieu ha mil disordr a hend-aral, é rantehet dehai er respet hag en inour e zeliet?

Maleurus! ou anjulein e hrehet quêntoh

eid ou inourein dré-zé, ha tennein ar-n-oh quêntoh malédiction eit bénédiction en Eutru Doué.

O tra souéhus! el léhieu é péré en hum dolpé guéharal er fidélèd eit pedein, en olorjenneu e hrent én mour d'er Sænt, hag er cérémonieu santellan e zon deit hinihue de vout un ocasion a béhèd, ur scolaj a libertinaj eid en dud youank! Allas! mab-dén hum chervij ag en treu santellan memb eid ofancein en Eutru Doué.

Hun tadeu en doé custumeu péré, dré ou natur, e oé mad hag inoçand; mæs er malis en dès douguet ou bugalé d'on frofanein ha d'ou houciein dré bep sort fallanté.

2° Er foérien, er marhadeu e zou hemb arvar, dré ou natur, mad hag inoçand. Necessær-ind memb eit hihuans el lod muihan ag en dud.

Neoah, guet a béhedeu e gomettér én-hai, guet a dud youank e ziscarant én ihuern!

Hag én efféd, dén youank, perac é ridet-hui er foérieu guet qnement a hast? Rac inou é oh sur a gavouét er sodel, en idolhont. O méh, ô dismour! hou cuélét e hrér doh hé stleijein a davarn de davarn! Hag inou, petra e bret? Péré-é hou conzeu? Péh

tan hou tivor? Petra e antré én hou calon dré ol hou squêndeu, é spécial dré hou tiscoharn hag hou teulegad? Palein e hret chistr, gûin, liqueur, rac argand assès e hoès. Ne scûéhet quet é idolâtrein er verh-cé; toutein, promettein e hret dehi é vou hi-memb hou ç'idol précius ha carantéus. Neoah, ret-vou parti ur huéh henac, hag é péh compagnoneah? É péh stad? Péh ur méli eid ur hrechén. Brancellein e hra ag un tu ag en hènt d'en aral. N'en dé quet bras na frank assès en hènt! Scarhein e hra er poulcu fank; stoquein e hra doh ol er scosselleu; é ma deja én é hèt.... Sellet er pautr-zé é seuel a greis ur poul-fank ha goleit a lousteri èl guet ur palastr. Sellet é péh stad é ma é zillad bràu ha suliec; sellet penaus é rû en hènt guet é vlasfémeu. Cleuet-ean doh hum vantein: ne vanq nitra dehou, na madeu na nerh. Sellet penaus en hum laqua doh en ol, penaus é ataq er hautréd aral; eun en dès mar clasquant dibauchein é idol ha lemel guet-hou é ol espérans. O méht ô abomination!....

Merh yonank, chetui azé hou toué; hireah hou poé d'er gûélèt. Cavet hou poé-ean ér foér, hag en héliet hou poé guet fidelded. Hum daulet e hoès doh é dreid eid en ado-

rein. Guérço é clasqueholi en tu d'er gounit dré hou praüité, dré hou praguerisseu ha dré hou bantis. Anfin, hinihue, ér foér-zé en e hoès douguet er victoér. Mæs petra e hoès disquet? Petra e hoès cleuet? Petra e hoès groeit? Deit-oh yah ha dispos d'er guér, e laret; mæs nag hou ç'inean? Deustou m'hou pehé conservet er vuhé ag er horv, maleurus vehet, mar e hoès reit er marhue d'hou ç'inean! Dareu, dareu e vou ret scùillein goudé. Pibue e zou caus? Péh afær hou poé-hui ér foér? Ahoel p'hou pehé hum droeit é cours d'er guér, arlerh m'hou poé groeit hou ç'afærieu, er maleurieu-zé n'en devehé jamæs aribuet guet-n-oh.

D'er foér é fal d'oh monèt? Quérhet : mæs guet hou quérent pé guet tud tranquil. Hum gomportet mad, hag hum droeit é cours d'er guér.

**Histoér.**

Dina, merh de Jacob ha de Lia, e yas un dé de huélèt er merhèd ag er guér a Sichem. Ardro puemzêc vlai hé doé. Hum assamblein e zehé en dud youank, pautrèd ha merhèd, én ul léh destinet eit hum zivertissein. Dina hum gavas ehué inou. Chetui joé, chetui divertissemant. Mab er roué ag er guér-zé, é

huelèt brauité Dina, hé hâras betag hé stleijein guet-hou dré fors hag hé disinourein. Bugalé Jacob, counaret ma oent é huelèt ur hrim quen abominabl, e antréas un dé ér guér-zé, e vassacras ol er pautréd ou doé cavet, e bilias ol ou madeu, hag e sortias nezé guet ou hoér Dina ha guet ol er madeu ou doé cavet. *Gen.*, *c*. 34.

*Réflexion.* Chetui, tud yonank, de béh malcurieu é stleij lies mad en divertissemanteu safarus. Hilleih en dès hum zisinouret doh ou bantein. N'en d'oh quet quer fal-zé, e laret; avouéet ahoel é oh goan ha bresq. Dihoallet, en Eutru Doué hou punissou martezé quênt-pêl.

## CHAPISTR X.

### ER FILAJEU, ER BALÉEU A FÈD NOZ HAG EN ROABIEU.

1º En Doué e gomandas d'er bobl a Israël pêllat doh damcurans er béherion, guet eun a hum gol hag a vout lodéc én ou féheden, e ordren d'oh chué, tud youank, pêllat doh er filajeu danjerus. Hâ perac? Rac m'é mant capabl d'hou col ha d'hou coromplein. *Num.* 16.

Er hautrèd hag er merhèd youank ag hou cartér én dès martezé er gustum d'hum dolpein én un ty henac eit bum zivertissein assamhl, dehnéhat mad én noz : pêlleit doht-hai él doh tud sod ha libertin.

A pe lareint d'oh : hui e zou hun amézég, hun amezégués, deit enta devad omb; hui hou pou plijadur guet-n-emb; refuset guet bonestis, mæs guet fermeté.

Mar bé necessær pé avantajus rein un avis benac d'er hansort pé d'er gansortès hou solicitou d'ou filajen, laret dehai er péh e laras gûéharal sant Paul d'er hobl a Dhessaloni : mé hou conjur d'hum dennein a visq er vredér e buélet doh hum gomportein fal. 2. *Thes.* 3. 6.

Mar hoarhant ar hou coust, rescondet dehai èl ma rescondas gûéharal sant Pièr ha sant Yehan d'er Juiféd : guel-é aboeissein de Zoué eit d'en dud, plijein de Zoué eit d'en dud. *Acte.* 4. 19. En bam e gar en danjér, emé er Sperèd-Santel, hum golou én-hou. *Eccl.* 3.

Mar d'oh tantet hui-memb de monêt devathai, rescondet d'en tantour guet er profæt David : me mès caz, ô men Doué! doh assamblé er ré fal ; rac-cé ne azéein qnet jamæs én ou hompagnoneah; n'ou sellein quet memb én ur bassein. *Ps.* 25.

Er goal-sperèd en dès bandet én tyér-hont laccu eit hou ç'atrapein : péh ur maleur mar antréet én-hai!

Joéins betag er foleah, en dud youank-cé hou scolei én droug dré ou honzeu diavis hag hantér golcit, dré ou boufonereah hag ou hoarieu dijauj.

Rùein e hrehet de guetan é cleuèt on honzeu; mæs hum acoursein e hrehet doh-t-hai a nebediguen. Hui ou cheleuou énep d'hou couscians, de guetan, guet eun a zisplijein pé a vout goapeit, ha quênt-pèl dré inclination ha dré houst; ér fin, hou tro e zei, ha hui hum hastou d'ingalein er ré sotan, de zoug memb er victoér ar nehai dré en desir a vout istimet, pé é sigur divertisscin er gompagnoneah.

Arlerh er honzeu, en hoarhereaheu, é tei er bourdeu, er selleu, en bantis hag en hoarieu sod pé danjerus. Satan e antréou én hou caloneu dré ol hou squèndeu, ha lonquein e hrehet er péhèd él deur.

Hoah ur huéh, ér filajeu-hont é ma er blei d'oh hou cortoz eit hou tismantein hemb misericord! Azé-é en en dès collet er ré puran ou inoçans. Azé er ré simplan en dès disquet en droug. Antréet-cet él léh-cé caèr ha pur; sortiet-ind a vazé cablus ha criminel.

O Satan! nag a ravaj e hrès-té él léhieu miliguêt-cél Pélleit enta, tud youank, doh un droug, doh ur vocen quen danjerus ha quen abominabl!

Filajein e fal d'oh? Mæs groeit-ean guet tud reih ha tranquil, er merbêd én ul léh hag er pautrêd én ul léh aral. Couzet nezé a Zoué; disquet hou relijion; lennet mar gouyet livreu devot ha santel; conzet a vuhé er Sænt, ha nonpas a sorheunen sod ha faus.

2° Dihoallet hoah doh certæn baléeu e hrér güéhavé de noz. Perac é het-hui de postal ér mod-cé de noz, a guér de guér? Perac en hum hasardet-hui én hent guet er pautr, guet er verh-cé?

Maleur d'oh, emé er Sperèd-Santel, mar boyajet guet un dén rai avanturus; rac, mar arihue guet-hou un droug pé ur maleur henac, arihue e hreint ehué guet-n-oh. *Eccl.* 8. 18.

Pihue-henac e hra en droug, en dès caz doh er splandér hag e glah en tihoeldêd, guet enn ma vehé hanânet ha condannet é œvreu; mæs er ré e hra er mad, ne zoujant quet er splandér; n'ou dès quet méh é tiscoein ou œvreu : rac é presans en Eutru Doué en ou groant, emé sant Yehan. *Joan.* 3. 20.

O men Doué! nag a dud youank en dès hou ç'ofancet, hum gollet hag hum zisinouret én ocasion-men!

O tud youank! en expérians e zeliehé hou rantein avisettoh! hui e hèlla doh deulegad hou tad, hou mam pé hou mistr; mæs Doué hou cuél é creis en tihoelded, ha hui e rantou cont dehou ag hou ç'ol œvreu.

3° Mæs, e larct-hui, ni hum dolp hemb quin cit gobér ur barti. Mad assès mar hoariet guet modération ha gnet honestis. Mæs petra e arihue? er bautrèd hag er merhèd hum laqua guéhavé de hoari assambl, ha quement-cé e zou un ocasion a béhèd d'en eil ha d'éguilé.

Ur pautr e glasq compagnoneah er merhèd, ur verh e glasq chué compagnoneah er bautrèd, e hra d'hanauein d'en ol é ma prest d'hum gol, ma n'en dé memb deja collet.

Er bayannèd a Rom, eid inourein un dam apert, hé representas guet ur gueguil hag ur hourhèd én hé dorn. Er armaj-cé e recomand chué er Sperèd-Santel d'er merhèd courajus ha devot. *Prov.* 31. 19.

Plijeèt guet Doué ma hellou ér merhèd ag er vro-men larèt èl Sara quênt ma oé deit de vout moès d'en dén youank Tobi: hou peèt truhé doh-ein, ô men Doué! rac me mès

bet perpet pélleit doh compagnoneah en hoarierion ha doh en dud scan ha digampen. *Tob.* 3.

Petra e arihue guet er bautréd e hoari dré intérès ha dré rai a duémdér? Ind e laq rai ar en taul, hum basard, un aheurt : er harteu e chom étré ou deourn tostik dnrand en noz; blasfémeu e sorti ag ou bég quel liès gùéh ma collant en taul, ha hoarı e hrant betag en dehuéhan blank.

Eurus hoah mar ne lairant qnet ou hansortèd pé hou bérent! Eurus hoah mar n'hum foêtant quet! Péh ur foleah!

Én ur gol ou argand, ind e gol en doustér, er garanté, er houst d'er vertu ha d'er beden. Ol ou chonj e zou guet en hoari ha gnet en argand; ha liès, é clasq atrap ur scouéd collet, ind e gol den.

Pegours enta é tei speréd d'ob, tnd youank, eit hoari guet honestis ha modération, guet ur joé pur hag moçand?

**Histoér.**

Balthazar, er roué impi Balthazar, durand ma hum zivertissé, avancet mad én noz, guet ur vanden tud sod ha dibauchet, e huélas un dorn é scrihue ar er murien ag é balæs er honzeu-men : ***mané, thecel, phares,***

de larèt-é, me mès contet ha zéieu : é ous ér fin a nehai ; me mès pouiset ha ç'œvreu : ind ha condannou ; hag open me mès partajet ha ranteleah étré ha ç'anemisèd.

Én noz-cé memb en hum acomplissas er profæti terribl-zé é andret er roué maleurus Balthazar. *Dan.* 5. 1. 2.

*Reflexion.* Creinet, creinet tud yonank! rac en Doué e scrihuas santans Balthazar e scrihue chué hou ç'hani, durand ma oh doh en ofancein ér filajeu, ér pourméneu hag én hoarieu danjerus-cé.

## CHAPISTR XI.

### EG SÔNNEU SOD HAG ER HANNENNEU SPIRITUEL.

1º Er honzeu lous ha méhus e zeli bout forhannet eit jamæs a visq er güir grechénion, péré ne zelihent quet memb, emé sant Paul, hanåuein en hanhue a nehai. *Ephes.* 5.

Jujet dré-zé, tud yonank, péh quer criminel-oh, mar consacret hou poêh de gânnein sônneu sod hag infâm!

Crèdus e vér eid en droug, ha lizidant eid er mad.

Cleuet e hoès ur sôn, hag atrapet e hoès-

hi ag er huéh quetan. Couz e hrér d'oh ag er güirionéeu ag hou relijion; mæs péb nr boén e zou eid ou diazéein én hou spereden!

O pobl disquent, emé en Eutru Doué, dré guéneu er profæt Jérémi! perac en e hoës-hui speredeu quen digueor eit disquein en droug, ha quer ponnér eit disquein er mad? *Jérem.* 4. 22.

Doué en dès reit d'oh ur bêg, un téad, ur voéh eid er mêlein, ha hui hum chervij a nehai eid en ofancein.

Ér fal gompagnoneaheu, ér filajeu, ér festeu é spécial, é clenér certæn sònneu invantet dré en ihuern, haval-vehé, eit corromplein en dud youank.

Méh! méh d'er verh glorius-cé! a voéh péhani en hum chervij Satan eid ampouisonein caloneu ol er ré e zou doh hé cheleuèt!

Méh! méh d'er paotr yonank-cé! péhani en dès er hardéhted de gaijein é voéh guet hani ur plah divergond ha divéh!

N'en dès nitra capaploh de gorromplein un inean, eit boéh ur sònnour pé ur sònnourès, emé sant Chrysostôm : ou boéh e huéh hag e alum en tan ag er garanté criminel. *Chrys.* t. 6.

Me gân, e laret, hemb quin eit hum zivertissein, eit passein en amzér; ne chonjan

quet pêlloh. Maleurus! pe daulehoh brébadeu plous én tan-flam, hà hui e gredché larèt ne flamou quet? Ne hret quet caz, e laret. A betra é oh-hui groeit enta? a vein pé a hoarn. Nonpas, emé er memh Sant, groeit-oh a guik hag a isquern èl er rérat; hag en tan ou losq-ind, hou losquou étué quênt-pêl. Ha bout e vehoh yein èl er frim, n'en dé quet permettet d'oh rein goal-scùir d'er réral.

2° Cânnein e fal d'oh, e laret, eid an-coéhat hou poénieu? Hama cânnet, mæs cânnet èl ur gùir crechén, èl ur gùir grechénès, cânnet güerzenneu spiritnel : hout-zou assès eit hou coutantein.

Er profæt David en doé consacret é voéh hag é abilted eit cânnein marveilleu en Eutru Doué, ha quement-cé e hras ol é joé hag é ol gonsolation én ol circonstanceu ag é vuhé. Hag en Ils e gonserv hag e gân hoah cand-hantér-hand ag é psalmeu.

N'hum abandonet quet, e lar d'oh sant Paul, d'er joéieu fol ha criminel, mæs d'er joéieu pur ha santel, ha mêlet en Eutru Doué; trugaréquet-ean, én ur gânnein a galon vad psalmeu, hymneu ha güerzennen spiritnel. *Eph.* 5.

El-cé é hras cansortèd Daniel, a pe oent bet taulet én ur fournès ardant.

Él-cé é bras Zachari, a pe oé bet gânnet sant Yehan-er-Badéour; èl-cé é bras er Huérhiès, a pe yas de visitein hé hanterhue santès Élisabeth. *Luc.* c. 1.

Pedet, mar e hoès chagrin, emé en apostol sant Jâq, ha cânnet psalmeu, mar d'oh ér joé hag ér houtantemant *Jac.* 5.

N'en dès nitra caêroh nag admiraploh eid er psalmeu, en hymneu hag er güerzennen a béré en hum chervij hur Mam santel en Ilis. Cheleuet sant Augustin é conz a guement-cé :

Me grié ha me huannadé trema-oh, ô men Doué! quel hès gùéh ma lemen psalmen admirabl er profæt David. Me hnélé é oent lan a fé hag a relijion. Ehué péh un tan-flam a garanté e alument-ind ém halon! Ind em abrasé quement, ma tesiren gobér cleuèt mem boéh ér puar horn ag er bed! Guet a zareu e scùillen-mé, a pe gleuen cânnein er psalmeu hag en hymneu én hou ç'Ilisl N'en d'on quet capabl de larèt petra e santen ém halon quel hès gùéh ma cleuen er fidèlèd doh hou mèlein. A vesni ma té er honzeu divin ag hou hân de scoein men discoharn, er güirionéeu a nehai e antréé ém sperèd, hag er santimanteu carantéus ba berhuidant e santen neżé, e hré d'em dar ridèc én

abondans, mæs dareu dous ha lan a gonsolation oent. *S. August.* livr. 19.

**Histoér.**

Er hetan tampl a Jerusalem e oé bet sàuet é amzér Salomon, ha distrujet én amzérhont ma oé bet sleijet er Juiféd él sclavéd d'er vro a Vabylon. Doué ou delivras é amzér ur roué payan hanhuet Cyrus, péhani e bras permission debæ de retorn d'ou bro ha de seuel un tampl nebué.

Quentéh èl ma oé bet laqueit er fondæzon, er Vélean hum bresantas dirac er bobl guet ou orlemanteu caër bag ou instrumanteu a vusik eit mélein en Eutru Doué, én ur gânnein psalmeu er profæt David. Ol er bobl e joéntas ou boéhieu guet ou ré, én ul larèt : revou mélet de virhuiquin jamæs en Eutru Doué, rac é vadeleah e zou infini én hur hevér. Ne badent quet guet er joé. Haval-oé doh ou güélèt, ne houyent mui na petra e hrent, na petra e larent, nag é mèn é oent. Lod e gânné a bouis ou fèn; lod e scùllé dareu én abondans; rérał e ziscoé er brassan joé a rejouissans dré ou jesteu ha dré on signeu. Anfin ne gleuèt hemb arsàu meit ur hri a joé péhani e rescondé hag e zassoné ér hanton tro-ha-tro. *Esdr.* 3.

*Réflexion.* En exampl-zé, tud youank, e zeli gobér d'oh comprenein é teliet joéntein hou poéhieu guet ré bou Péleau, eit trugaréquat Doué hag er mélein dré huerzenneu spirituel, é léh disquein ha cànnein er sonnenneu sod e hoès cleuet.

## CHAPISTR XII.

### EN HANTIS HAG ER BOUFONERBAREU.

Guet a béhedeu e zou ocasionet dré en hantis hag en bardéhtéd étré en dud youank!

Petra e lar er Sperèd-Santel? Maleur d'er pautr e chom de hoari ha de vadinal guet er merhèd! Maleur d'er verh e zou bardéh doh er bautrèd! Rac é hantein tud sod, é tér de vout sod él d'hai. *Eccli.* 9.

A viscoah é ma bet sellet en hantis étré en dud youank èl un ocasion tostan a béhéd. Rac presans hag hardéhtéd en eil doh éguilé e huéh hag e alum en tan ag en natur corromplet.

Penaus tostat en tan d'er plous hemb ne groguei én-hou? Pihue e hellou quèrhet divot ar en drein hemb piquein é dreid? Pihue e laquei é zorn nuah én deur berhuidant hemb er poahein?

Petra von enta, mar dér betag er boufonereah hag en hoarieu dijauj pé danjerus? Eun e mès a scandalisein! Honnéh-é scölaj Satan! Dré-z-hai-é vlessér er ré puran ha santellan. Dré-z-hai-é é lonquér er ampouison betag el li.

Nag a dud youank, pur bag inoçand, en dès hum gollet én ocasion-men! Nag a zroug en ou dès disquet! nag a béhedeu en ou dès comettet a houdé, hag e gometteint martezé bet er marhue!

Pe zigueorehé en ihuern, nag a voéhien e vehé cleuet é seuel énep d'en eil égullé? Sontéet hou couscians, tud youank; güélet petra e lar d'oh!

Samson e gouéhas ér brassan maleurieu é hantein ur verh youank; hi e gavas en tu d'el laquat étré deourn é anemisèd, péré e darhas é zeulegad hag en dalhas ér prison.

Ur sèl hemb quin e hras d'en dén santel David commettein ur péhed bras! Petra e zelièr chonjal enta ag er boufonereah?

**Histoér.**

Er roué Salomon, en abilan dén e zou bet hag e vou jamæs; Salomon, péhani en doé er furnès eit partaj; Salomon, péhani e hanàné ér vertu a guement planten ha le-

zeuen e zou : Salomon, péhani en dès reit d'emh, dré speréd Doué, quement a aviseu mad, e goucias é gouboni dré el loussan hag en abominaplan péhedeu. Hà petra e oé bet caus? N'en ancoéhet jamæs, tud youank : hantis er merhèd en doé groeit ol é valeur. Dimécin e hras d'ur vanden payannésèd, ha quênt-pêl er merhèd-cé e zas de hen a hounit é galon hag ag er horomplein ; ind el laquas memb, ar er fin ag é vuhé, d'adorein er faus doéèd ha de seuel tampleu én ou inour; ha ne houyér quet hag ean e zou salvet. *Liber. 3. Reg.* C. II.

*Reflexion.* Péh ul leçon, péh un avertissemant aveid oh, tud youank! aveid oh-hui é spécial péré hum hantet guet rai a hardéhtèd, ha péré en dès ur garanté rai dinér en eil doh éguilé! Petra en dès laqueit er verh-hont idan en treid? Petra en dès disinouret er fameil-hont? hantis hag hardéhtèd en neu zén youank-cé. Pegours é tei speréd d'oh, tud youank, hag en hum hantehet guet mui a goartis, él ma jauj doh güir grechénion!

## CHAPISTR XIII.

### EN TAVARNEU HAG EN IVRAICNEREAH.

1° Crial e hrér liès ar en davarnerion hag ar er ré e hant en tavarneu. Perac? Allas! bihan-é en nombr ag en davarnerion santel, ha bras-é en nombr ag en dud fal e antré én-hai!

Ehué guet a béhedeu e gomettér én-hai! Hilleih a davarneu, é léh bout, retirans ha soulajemant er voyagerion, e zou léhieu a zibauch hag a libertinaj; lojieu de Satan ha d'é vinistrèd.

Péh un trous! péh ur safar ér bourheu, ér hérieu, ér hartérieu é péré en hum ga-vant!

Lod e sôn én-hai; réral e douï hag e sin-sacr: er ré-men hum chéris dré amourustèd, er ré-zé hum anjuli hag hum dor; hilleih e zaibr hag e iv quen ne gavant guet er biz; réral e règl én-hai en tyegueahen hag en afærieu ag er barræs, é creis er vureah hag en tumédér ag er gùin. Péguement hum zismour, hum zann hag e zismant ol ou ma-deu ér sort léhieu-cé!

Ehué, tud youank, er Scritur-Santel hou

conjur de béltat doh er sort léhieu-cé. Hi e zihuen arzé doh-oh a laquat hou treid ar drézen en tavarneu, guet eun ne vehét lodéc ér péhedeu e gometter én-hai hag ér bunition a nehai. *Apoc.* 18. 4. 2. *Cor.* 6. 17.

Maleur enta d'er pautr youank e bous en hardéhtéd beta stlejein guet-hou er merhéd én davarn! Maleur d'er merhéd youank en hélion a davarn de davarn!

O merh youank! hui e gréd couviein er pautr-zé d'antréein guet-n-oh én davarn, ivein guet-hon, paiein dehou d'ivèt! Pihue oh-hui? Na sotet oh-hui! Rúein e zelehoh guet er méh!

Perac en hum hlasquet-hui quement eit monèt asambl d'en davarn? Æs assès-é comprenein péré-é hou santimanteu, péh sort tan hou tivor. Amièd-oh, janjein e hret en eil d'éguilé: diméet, diméet enta. Mæs én atretan, cesset nn hantis quen danjerus: rac n'en dé qnet é houlein ghirenneu é tennehet ar-n-oh bénédiction en Eutru Doné, mæs é valédiction.

Péh ur foleah! Haval-vehé n'hellehoh quet hum gârein revé Doué, hum acordein ha bout fidel en eil d'éguilé, hemb hantein en tavarneu! Credet ferm é paiehet kir un dé en hantis hag er chopinadeu-zé. Doué hou

castiou, ha hui e zanton nezé hou piziêd, mæs rai-zehuêhat, ar hou maleur!

Malédiction Doué e gouêhou abret pé dehuêhat ar er ré e ra d'ivêt d'er ré veàu ha de ol er ré e antré én ou zy : hag eurus-vou en tavarnour e bouêr chairein é zoreu doh eu ivraignêd ha doh er ré libertin!

2° En ivraignereah e zou unan ag er brassan sieu e zou é misq er Vretonêd. Neoah, n'en dès si erbet e zisiuour goah mab-dén eit hennéh.

Er Scritur-Santel, en Doctorêd ag eu Ilis, er bayannêd ind-memb e assur n'en dès nitra vîloh, nitra abominaploh eid eu ivraiguercah.

Guet pihue é arihue disinour, maleurieu, goal-accidanteu, goal-dauleu ha méh? guet en hani e héli en dud ha chervad, emé Salomon. Er gùin e zou eid un ivraign daujerussoh eid ur air velimus, hag en ampouisou proutoh eid ur serpant. *Prov.* 23. 20. 29.

Ya, maleur, e lar er profæt Isaï, maleur d'er ré e daul ou chonj de goutautein ou horv quentêb èl ma sàuaut, hag e zalh de ivêt a hèd en dé, bet quen n'eu dint tuêmet guet en ivaj! Maleur d'er ré e zou puissant d'ivêt ha crihue doh en ivaj! Rac, emé sant

Paul, n'en dès cbet a varaonis eit-hai mar ne chanjant. *Isai* 5. 11. I. *Cor* 6. 10.

Neoah, bihan-é en nombr ag en ivraignèd hum gonvertis.

Dihousquet, ivraignèd, e lar er profæt Joël; ouilet ha criet forh, ô hui ol péré e gav quement a blijadur é ivèt gùin! rac Doué er pèllei doh hou pèg quênt ma vou pèl, *Joël.* 1. 5.

Cheleuet-ind é crial, e lar hoah Isaï : deit guet-n-emb, ivamb, ivamb hur goalh! arhoah ni e ivon arré èl hinihue, ha memb davantaj! Deja ne houyant petra e hrant na petra e larantl Golein e hrant en tauleu guet ou rebourserealen, guet ou infamité, ha coucicin e hrant ol tro-ha-tro dehai, dré ou lousteri, emé er memb Profæt. *Isaï* 56. 12. *Item*, 28. 8.

Méh hou pehé, tud youank, pe vehé scrihuet d'oh amen ol er péh e lar er Scritur ag en ivraignèd! Rûein e hrehoh guet er méh, pe vehé scrihuet d'oh amen ol er péh e lar a nehai en Tadeu santel ag en Ilis, é spécial sant Jérôm, sant Chrysostôm, sant Basil ha sant Gregoér. Ol é assurant é ma viloh ha sotoh un ivraign eid ul lon brutal.

Chetui penaus é conz sant Augustin : en ivraignereah, e lar-ean, e zou mamen en ol

abominationeu, ocasion en ol péhedeu, gourien en ol crimeu, distrujereah er horv, marhue er burtéd, un tampest a gonzeu diavis, ur hol cahus ag er ræson naturel, ag er sperèd hag ag er squéndeu, ur venadur méhus, hag antin ur vamen a goruption eid en ol incaneu honest. *S. Augustin, (Lihér d'un ami).*

Ya, un ivraign, liessan, e zou glorius, paillard, colérus, paressus, lair, scandalus, touiour ha blasfémour; ne hel quet goarn segrèd erbet; n'en dès respet erbet nag eit tad, nag eit mam, nag eit quérent, nag eid amièd, nag eit bélég, pas memb eit Doué, eid er fé hag er relijion.

Revé er bayannèd ind-memb, en ivraignereah e zou er si abominaplan e hellehé bout cavet.

En ivraignereah, emé Cicéron, ne verra quet hemb quin buhé mab-dén, hi hé lam guet-hou. *Cic. pro M. Call.*

Guet a dreu sod e hra en ivraignèd, emé Senèq : capabl-ind d'hobér méh de ol en dud honest. En ivraignereah e hra d'ur pochard couéhel én ol vinceu, pêllat doh er mad ha doh peb sort honestis, ha divis dirac en ol er pêh e zehehé cuhein guet er brassan sourci. Hi e gresq effrontereah er ré glorius,

barbari er ré cruel, furi ha malis er ré jalous; éu er guir, hi e zisplég dirac eu ol er brassan fallantéieu.

Sellet un ivraign, e lar-eau : n'hum hanâu quet mui; ne houér na petra e bra na petra e lar; n'er homprenér quet mui : é selleu e zou hemb assurans, é zeulegad e dro hag e zistro, é dreid e fari hag e stoq partout, é bèn e grein, é gorv e vrancel, hag er vureah ag en ivaj e dourmant é gôv guet er poabedigueah. Él-cé é conz er bayanêd ind-memb! Peh ul leçou, péh ur méh eid er grechénion péré hum rant cablus ag ur pêbêd quen abominabl.

En histoér hirvoudus-men, scrihuet dré sant Augustin, e ziscoei d'oh de béh maleur é bel stleijein eu ivraignereah.

**Histoér.**

Jamæs, martezé, ne hoès cleuet conz ag ur hrim horipioh eid en hani e gomettas, é bro sant Augustin, un déu hanhuet Cyril. Er maleurus-men, e lar-eau, e oé uu ivraign hag e bassé en darn-muihan ag é amzér én tavarneu, guet compagnonêd libertin ha dihauchet él d'hou. Un dé, drest er réral, ean e iv hemb musul hag hum lausq de monêt de hep sort disordreu, ha retorn e hra d'er

guér ér stad horiplan hag hirvoudussan. O tra hlaouahusl é zesirieu criminel n'en d'int quet hoah goalhet! gobér e hra é bossibl eit lemel bé inour guet unan ag é hoéresèd! Mæs bonnen, quêntoh eit cousantein d'ur pébèd quen abominabl, e zou guel guethi bum lezel de vout lahet ha de vout trézet guet ur gléan. Hé zad, scontet doh hé hleuèt é crial, e rid d'hé bavouèt. Mæs, ô torfæt horibl! er mab barbar ha cruel-men hum daul èl un lion furius ar é dad, hag e blant én é galon é gléan hoah rû-poah guet goaid é hoér! Er memb tra e hra d'é hoér aral, péhani hum daul étré er multrér hag hé zad.

Na brasset torfæteu comettet dré ur memb dén hag én ur memb dé. Sant Augustin e assamblas er fidèléd én ilis quentéh èl ma oé bet anoncet dehou un torfæt quen eahus. Ean e vontas ér gadoér a huirioné, deustou ma oé bet hoah é predèg dihue huéh en dècé. Ol er bobl e hirissas hag e chomas bâmet é cleuèt er Sant é anoncein un nehuètèd quen trist. Ur gri-forh e sàuas partout dré en ilis. Ou scont hag ou doujans e oé quer bras, ma chonjent é oé Doué prest de ziscar er gurun ag en nean ar ur guér en doé mâguet ur hroaidur quer criminel. En Escob santel-men e bourfitas ag en ocasion-zé eit

discoein d'é zevèd péh quen abominabl-é en ivraignereah ha de béh disordreu e stleij hès mad; é zareu, é huannaden e laras hilleih mui eid é gonzeu.

*Réflexion.* Péh ur maleur, tud youank! er bleâu e zeli seuel ar hou pèn guet en hirts é leinein en histoér hirvoudus-men. Pèllett enta doh en ivraignereah ha doh en tavarneu. Dehuéhat-vou d'oh ouilein goudé ma vou ardiue maleur guet-n-oh! Bremen-é d'oh ëhuéhat ha pèllat doh ur péhed quen abominabl.

## CHAPISTR XIV.

### ER GLOÉR HAG ER VANITÉEU.

En hani hum sàu, e vou izelleit, emé hur Salvér, hag en hani hum izella, e vou sàuet. *Luc.* 14.

Deustou m'en dé predéguet partout er huirioné-zé, tenâu-é neoah en nombr ag en dud youank e zou, é güirioné, humbl; ha bras-é en nombr ag er ré glorius hag orgueillus. Hennéh-é on féhéd mignon. Ehué en hent d'er péhed-cé e zou rıscıussoh eid ur gléren.

Ur hroaidur hoah inoçand e zisco é dren bràu; un toq, un abid nebué, chetu assès eit rein orguell d'un dén youank.

Ur houif, ur bonet caër, ur vroh, un dantér nehué : chetui assés eit rantein glorius ur verh youank.

Hennen hum foénhue guet é nerh, é labour hag é vaillantis; hennéh guet é abilitèd, é vadeu, é guérent hag é ligné, martezé memb guet é zisordreu criminel.

Honnen guet hé sperèd, hé honzeu brån, hé min dous ha joéius, guet hé dianvès hag hé herhet délicat; honnéh guet hé adress én hé labour, guet hé nécreah, hé brochénereah, guet un avantaj benac e grèd hé devout drest er réral, pé revé er horv, pé revé er speréd, martezé memb guet hé œvreu mad hag hé devotioneu.

Peur ha pinbuiq hum sant douguet d'er pêhêd-cé. Allas! en orgueil e zou er hetan pêhêd e zou bet comettet.

Péhêd Lucifér, péhani e venné ingalein en Eutru Doué; pêhêd Adam hag Év, péré e venné bout haval doh Doué.

Ya, tud youank, er pêhêd maleurus-men, mar ne zihoallet, e hrei d'oh chairein hou teulegad ar hou sieu, ha desirein bras rein hanàuedigueah d'en ol ag hou vertuyeu, ag hou quellout; bout aproet ha mélet guet en ol, ha bout mistr ha mæstrésèd én tout ha partout.

Nezé, hui hum revoltou énep d'er ré e gomandou d'oh, pé e rebreichou d'oh ur si benac.

Nezé, hui hum zevalou dré en desir a vont sàuet : hui e vélou er réral eit cavonèt güel en tu d'ou decrien; ne badehet quet güet er joé, a p'hum huélehet mouret, ha droug calon hou pou, a pe gleuebet larèt en disteran droug a han-oh.

Ur breferans benac reit d'er réral hou chagrinou : un taul téad, ur gons velimus énep d'er pautr, d'er verh youank-hont, e rejoeissou hou calon; hui e aheurtou, e bennadou, a pe vou refuset rein un dra benac t'oh revé hou chonj hag hou tesir.

Nag a chonjeu, nag a zesirieu miserabl e bassou dré hou spereden! hou caloneu e zigueorou, e foénhuou guet en treu disteran hag inutilan; méh hou pehé doh-oh hou c'hunan, pe chonjehoh én hou fantasieu hag én hou foleaheu!

Er péhed miliguêt-cé, e lar er Scritur, hou rantou abominabl dirac Doué ha dirac en dud! Ehué n'bon pou jamæs na peah, na tranquilité, na honheur durand ma hum abandonehet dehou. *Eccli.* 10. 7.

Doué, eit punissein hou c'orgueil, e bermettou ma arihuou ur méh, ur goal-daul

benac guet-n-oh, martezé memb guet hou fameil.

Sel-mui ma hum sâuehet, sel-mui é vebet vil ha disprisabl dirac en ol; en ol e hrei goab a han-oh, memb én hou presans hemb ne houyehet.

Ne istimehet, èl er ré sod, nameit hou santimanteu hag hou chonjeu, ha hui e gavou guet-n-oh é hrehet perpet mad. Racé-ne hellehet jamæs andur er réral; perpet en hou pou brézel guet-hai.

Liès-a-huéh, hui e dorou quêntoh eit plégueiu, hum lahou quêntoh eit recul, e gollou tout, inean, yehaid, madeu, lonnèd, quêntoh eit guélèt er réral é toublein ar-n-oh.

Pégueméut a dud youank hum vless, eit ma vou laret é mant crihue, é mant er vaillantan pautrèd, ne vern é mèn nag é péh tachen en hum gavant!

Pégueméut a dud youank hum laqua én danjérieu brassan, hum gondui memb énep d'ou houscians hag hum gompurt énep de lézen Doué, eid un inour distér, un nebedig moguèd!

Pégueméut e zraillou ou harr, e lahou ou lonnèd é certæn carréeu, quêntoh eit lezel guet un aral ur maleurus seyen!

Péguement a verhèd youank e impléou ou gopren, er péh ou doé gonniet, hetag en dehuéhan liard, e andnrou nân, quêntoh eit diovér un habid caër hag haval doh en bani ou dès guélet ar gain ur gansortès benac!

Pégnement a verhèd youank hum gavou él léhieu danjerussan, eit discoein ou brâuité, pé eit plijein d'ur sod benac!

O tud youank! pèlleit, pèlleit ol doh en orgueil, péhani e zou er vamen ag en ol péhedeu, emé er Speréd-Santel, ha péhani e zou capabl de dennein ar-n-oh er brassan malédictionen. En histoér e laquan amen arlerh e zelihé hou laquat de greinein.

**Histoér.**

Seuel e hra er bleàu guet en hiris quel liès guéh ma considérér penans é punissas Doué guéharal en orgueillus Nabuchodonosor, roué a Vabylon. Er victoérieu en doé douguet ar é anemisèd, er vrastèd ag é bnissans, en nombr ag é sujité hag en nombr ag é dresolieu, er rantas quer glorius, ma vennas bout adoret él un Doué. Ha chetui en huné e zégassas un noz Doué dehou, eid en avertissein d'hum gorijein.

Én é hunė, ean e gredé guélèt ur huéen gaër ha bras; er blein e havalé touchein en

nean, hag er bareu, ér puar horn ag er bed; carguet-oé a fréh beta fnurnissein ou goalh d'en einéd hum gavé én-hi ha d'el lonnèd e oé idan-d'hi.

Mæs en Ol-buissant e zichennas ag en nean, én ur grial a voéh ihuel : discaret er huéen-zé adal er sòl, trohet hé bareu, ha streànet hé delhàu hag hé fréh eit lemel ou bihuans guet er ré hum våg guet-hai; mæs lausquet er sòl én doar, ariet-ean guet liameu hoarn hag arém, ha lausquet-ean durand seih vlai idan er goal-amzér, é misq el lonnèd gouihue ha brutal.

Er profæt Daniel e espliqnas er marveilleu-zé de Nabuchodonosor ér fæçon-men : ô Rouél hui-memb-é er huéen gaer-zé: hou puissans e zou bras hag hanàuet partout dré er bed. Er péh e arihuas guet er huéen-cé e seneñ é vehet un dé forset de gùitat hou palæs; forset vehet de monét de gompagnoneab el lonnèd brutal, ha nezé, hui e bærou er gùiaud èl un éjon durand seih vlai, beta quen ne hanàuehet puissans en Eutru Doué, péhani e zou mæstr ar en ol ranteleaheu, hag ou ra d'er ré e gâr. Er sòl ag er gourhiad ag er huéen-cé doh péré é ma dihuennet touchein, hou ç'avertis penaus é vou rantet d'oh hou ranteleah, quentéh èl

ma vennehet hanânein puissans en Eutrn Doué; ha chetui en avis e mès de rein d'oh : groeit hou possibl eid effacein hou péhedeu dré hou ç'alezoneu.

Nabuchodonosor ne vennas qnet sentein doh er profæt Daniel, ha couéhel e hras eluė én drong en doé discoeit er Profæt-cé dehou.

Ur blai goudé, er roué-cé, én ur hourmein én é balæs hag én ur gonsidérein é vadeu, e laras doh-t-hou é hunan : chetui Babylon me hapitâl, chetui er guêr gaër ha puissant e mès bet groeit bâtissein é creis me lehuiné ha plijadur! N'en doé quet hoah achihuet er honzeu-zé, ma cleuas ur voéh a zerhluė é crial ar nebou : Nabuchodonosor, hag ancoéhet e hoès-hui er péh en doé laret d'oh Daniel? Ér memb momand Doué er hastias. Chanjet e oé bet é sperèd, hag er Roué-cé e yas d'er foresten é misq el lonnèd gouihue, e guèrhas hag e bæras er guiaud èl un éjon. Forset ma oé de chom idan er goal-amzér, é vleâu e gresqnas hag e zas de vout haval doh ré el lonnèd gouihue, hag é ivineu e zas de vout haval doh crabanen en einèd.

Neoah, seih vlai goudé, Doué er guellas, hag e rantas dehou é ranteleah quentéh èl ma houyas hum humiliein idan é zorn olbuissant, èl m'en doé anonset dehou er profæt Daniel.

*Réflexion.* Péh ur bunition, tud youank! èl-cé neoah é aribuas guet er roué glorius-cé. Er Scritur Santel hi-memb el lar. Nag abominaplet-é enta ol er ré glorius dirac deulegad en Eutru Doué! Mar d'oh douguet d'er gloér ha d'er vanité, hum gorijet hemb tardein, guet eun ne santehoh imbèr en tauleu a vréh vanjourès en Eutru Doué.

## CHAPISTR XV.

DALLEDIGUEAH HAG AHURTEMANT EN DUD YOUANK E VIHUE ÉR PÉHÉD.

Ur huéh m'en dès dischennet ur péhour pé ur béhourès én abim ag er brassan falantéieu, ne zoujant mui nitra, emé er Sperèd-Santel. *Prov.* 18. 3.

O hui, ni habitandèd ag en nean, ha hui ni pobl a ziar en doar, cheleuet penaus en hum glèm en Eutru Doué ag er béherion ahurtet, emé Isaï! « Me mès mâguet ha des-» sâuet bugalé; mæs ind en dès men dis-» priset! Dinaturoh-ind eid el lonnèd; rac » un éjon e zouj é væstr, hag un azèn e » hanâu en hènt d'é greu. Mæs me fobl-mé » n'en dès chet me hanâuet na sentet doh » mem boéh. Maleur ehué dehai, rac ou

» dalledigueah é creis er fallantéieu ponnéran
« em forsou d'ou hastiein. *Isaï.* 1. »

Él-cé, tud youank, é crié gùéharal er profet
Isaï, a herh Doué, ar er bobl a Israël :
él-cé ehué é cri ar-n-oh hur mam santel en
Ilis, glaharet m'é ma é huélèt hou talledigueah
ér péhèd.

Péh quer bras e vehé affliction nr vam
gueih, pe huéléhé hé mab unik, hé mab
carantéus é verhuel! Nag a zareu e scùilléhé-
hi ar nehou!

Cleuèt e vehé é huannadein, é crial hag
é larèt èl David gùéharal : ô me mab, me
mab, perac n'en dé deit Doué d'em hlah én
hou léh! Oh! pe hellehen merhuel én hon léh!

Mæs, tud youank, hou talledigueah hag
hou ahurtemant én droug e zou ur maleur
mil gùéh brassoh hag anquinussoh eit he-
néh : rac er mab unik-cé é monèt d'er bé,
ne gol meit er vuhé presant; ha hui, p'hum
ahurtet ér péhèd, hui e ven lezel ér stad a
varhue hou ç'inean mil gùéh préciussoh eit
hou corv; pé quéntoh, hui hum laqua én
danjér d'hum gol corv hag inean.

Dré-zé hou calon eri ha dinatur, péhani
ne hellér mui hlotat, e hra d'oh disprisein
ha laquat idan hou treid er Goaid précius
en dès scùillet Jesus eit hou salvedigueah.

Ah! plijeèt guet Doué mirèt doh-oh a hum abandonein, dré un dalledigueah spirituel, d'en ol desireu fal ag hou calon, èl ma arihuas guet er bayannèd! Plijeèt guet-hou mirèt doh-oh a chairein hou teulegad, a stanquein hou tiscoharn doh er huirioné, èl ma arihuas guet er Juifèd! Anfin plijeèt guet Doué mirèt doh-oh a gouéhel é creis en abim, èl ma arihuas guet er roué Pharaon!

En dalledigneah a sperèd hag en ahurtemant ér péhèd e zou enta er brassan maleur e hel arihue guet-n-oh; rac ind hou laquou én danjér d'hum gol ha de verhuel ér stad trist a béhèd.

Neoab, d'en abim-zé é stleij ordinærremant ur youanquis diranj, ha hui hum laq én danjér de gouéhel én-hou, mar dalhet de gousquet tranquilemant ér péhèd.

Considéret, en efféd, en dud youank ag en ouaid guet-n-oh, péré e vihue revé en desireu criminel ag ou halon corromplet, péré ne glasquant meit contantein ou horv hag hum durel d'er péhèd infâm a baillardigueah.

Beta mèn en ou hondui en disordreu ag er youanquis? Beta refus a hobér nr réflexion sonn benac ar ou buhé criminel, pé a antréein én dôndèd ag ou houscians; beta disprisein

er gùir furnès, ancoéhat ou salvedigueah; troeın cain d'on fé ha d'ou relijion, ha disprisein ol er ré e ven ou instrujein ha rein un avis mad benac dehai; beta memb hum hlorifieiu ag ou fallanté ha goapal modesti, honestis, purtèd ha devotion er ré santellan ag ou ouaid; beta pêlat dob er Sacremanteu, péré ou furifiehé hag ou santefiehé; beta cassat er beden, en oficeu ag en Ilis hag er predêgueu.

Mar tostant d'er Sacremanteu, ind er groa hemb donèt de vout gùel, hemb chanjein a vubé. Ou sperèd, ou balon e zou lan a fallanté, on bêg lan a lousteri, hag ou zéad e vlasfêm énep d'er vertu ha d'er relijion.

Humblunjein, humroulein e hrant él lousteri ag er péhèd, èl m'hum blunj hag hum dorimel certæn lonnéd vil én deur anbou.

Er marhue, tauleu er marhue n'ou laq quet mui de greinein! Er rebreichen ag ou houscians n'ou arest quet mui! En ihuern, en tan ag en ihuern n'ou scont quet mui! Er hol ag er baraouis n'ou chagrin quet mui! Croéz Jesus, tourmanten Jesus, ne hel mui na tinérat na blotat ou halon! Nitra ne hel ou gounit nag ou doug d'er bénijen; ou halon e zou èl ur galon a vein hag a hoarn.

Ah! guet a dud youank, péré én ur zerhet

doh er fallanté ha doh er péhèd, e zou deja arihue én dalledigueah hag én ahurtemant miliguêt-cé!

Er hrumenneu tihoel péré e sàu ag er fank ag ou fal inclinationeu, e vir doh-t-hai a huélèt er mad. Ol ou squéndeu hum zigueor eit gobér léh d'er péhèd d'antréein én ou haloneu; hag er galoo goan ha tinér-zé, péham n'bellaot jamæs goalheio, e gri bemb cess : hoah! hoah!

Eo trous ag ou ranjeoneu criminel e staok ou discoharn doh er huirioné! Sel-mui ma pêlaot doh er vertu, sel-mui é houriennant én droug! O tud youank, péré e chom de vreinein ér péhèd, oa terriplet-vou er gont e rantehet de Zoné, mar dalhet de zisprisem él-cé é hræceu!

En histoér-men e zelihé gobér d'oh di-gueor anfin hou teulegad, ba torein el liameu hou talh ér péhéd.

**Histoér.**

Ratbot, roué er Frisonnèd, e oé bet iostrujet ar er guirioneéu priocipalan ag er relijion dré un Escob santel hanhuet Vulfran. Deja é oé prest er prins de receu er Vadiênt; mæs a pe antréas ér fons, ean e houlennas guet sant Vulfran é mèn é oé er rouané e

oé bet güeharal ar é drôn, mar boent ér baraouis pé én ihuern. Prins, e rescondas quentéh en Escob santel, p'en d'int marhue idolâtrèd, é mant én ihuern; hum goutantet de huannadein ar ou dalledigueah, ha pourfitet ag er græceu e ra en Eutru Doué d'oh. Nepas, emé er roué dallet-cé, n'hum santan quet capabl de güitat lézen er rouané e houverné ém raug, güel-é guet-n-ein bout én ou hompagnoneah én ihuern, eit bout guet hou peurision ér baraouis. Me vihou èl ur payan quêntoh eit hum hobér crechén.

Caër en doé bet sant Vulfran predêg d'er roué maleurus-cé, ean e refusas en vadient, dallet hag ahurtet ma oé én é faus relijion. Neoah nombr bras bag é sujité hum gonvertissas.

Mæs, rac ma santé hemb cess é gousciaus doh er broudein, arlerh m'en doé èl-cé troeit cain de Zoué ha d'er relijion véritabl, ean e gassas un dé é vinistrèd de larèt d'un Escob santel aral, hanhuet Villebrod, donèt d'er havouèt. Henen e rescondas dehai : p'en dès hou mæstr dispriset aviseu santel sant Vulfran, penaus é receuou-éan me ré-mé? Haval-oé guet-n-ein güélèt hou mæstr, en noz passet, ér palfond ag en ihuern, ariet guet ur ranjen a dan; rac-cé me zonj ne vehé

collet ; neoah me yei guet-n-oh p'em galhue. Mæs, ô maleur ! é oé hoah ar en hent a pe huélas serviterion er prins é ridèc ar é arben eid anoncein dehou é oé marhuet er roué hemb badiènt. (*Histoér en Ilis, er blai* 749).

*Réflexion.* Pourfitet guet fidélité ag er græceu e hra bamdé Doué d'oh, guet eun n'hou punissehé éhué a gaus d'hou resistans. Querhet, e lar Doué d'oh, durand m'é ma dé ha splan, guet eun ne vehoh gronnet dré en tihoeldèd : de larèt-é, groeit er mad a pe hellet er gobér.

Punition er roué-men hou ç'avertis de zigueor hou teulegad ar hou talledigueah, ha d'hum gonvertissein prontemant mar d'oh ér stad a béhèd.

## CHAPISTR XVI.

### ER MALEURIEU E STLEIJ AR É LERH ER TOUANKIS DIBOLET.

Maleur, emé er Sperèd-Santel, maleur d'er ré e abandon lézen en Eutru Doué ! Maleur d'oh-hui é spécial, tud youank, mar impléet en amzér ag hou youanquis doh en ofansein ! Dré ur youanquis digampen, hui hum laq en danjér de dennein ar-n-oh er bi assan malédictioneu, de gol hou madeu, hou ç'mour,

hou yehaid, hou puhé memb, ha de gouéh é candha cand accidant hirvoudus. *Eccli.* 2, 16.

Ilag, én efféd, er Scritur e lar é ma abominabl ol en dud impi dirac deulegad en Eutru Doué; é resist en Doué pur ha santel-zé doh er ré fal, bag é asten é vréh eit rein secour d'er ré pur hag humbl. *Ps.* 5, 7.

Sel-mui enta m'en ofansehet, sel-mui é huéhehet en tan ag é justus, hag en er forsehet d'hum vanjein ar hou puhé criminel, èl ma hoès-ean guélet martezé doh hum vanjein ar ul lod vad a dud youank, péré martezé ne oent quet quer cablus èl oh.

Ha bout en hou péhé mar-a-chanch vad durand ur yonanquis dibauchet, creinet; rac, sel-mui é vou ponnér é vréh vanjourès, hag abret pé dehuéhat en hou coasquou, mar dalhet doh er péhéd.

Ha bout é vehoh é creis er joéien hag er bonheurieu tamporel, ha bout é vehoh sâuet ér ranqueu ihuellan, ha hout é sâuehoh hou pèn orgueillus quen ihuel èl er brassan gué ag er bed, creinet, rac hou youanquis digampen é hel hou tiscarein én izellan pasen, emé er Scritur; Doué n'en dès meit passein étal oh ha ne vehet quet mui. Er ré hou clasquou n'hou caveint quet mui; ne gaveint quet memb merch erbet a han-oh. *Ps.* 36.

Doué e gomand d'oh conservein hou ç'inour, dihcal a goucîein hou ç'hanhue; mæs, dré ur youanquis divergont, hui hum laquei idan en treid. Caer hou pou hum guhein, abret pé dehuéhat, é vehet disoleit, hag er péh e zoujet muihan e arihuou guet-n-oh. Nezé én ol hou tiscoei guet er biz; ol en dud honest e hêlei doh-oh, en devou méh é chom én hou compagnoneah, hag hanni ue vennou gobér alians guet hou ligné.

Mar bihuet ér péhed, hou ç'hanhue, hou ç'inour, emé er Scritur, e vreinou èl-en teil, hag e yei èl er mogued guet en ahuél (*Ps.* 1 ha 20) Durand ma vou chonj a hau-oh, en ol e hirissou quel liès gùêh ma cleueint conz ag er maleurieu é péré é vehet couéhet. *Prov.* 10. 7.

Mæs ur youanquis digampen ue hrei quet d'oh hemb quin col hou ç'inour, hi e hrei hoah croéz hou quéreut, hou laquei éu danjér de gol hou yehaid, martezé er vuhé memb; rac u'en dès nitra capaploh de verrat er vuhé eid ur youanquis dirolet.

Er béherion, emé Salomon, e verra ou huhé dré ou fallantéieu. *Prov.* 10. 25.

Er plijadurieu crimiuel e rant d'ou horv e alum en tan a golér en Eutru Doué, péhani e lausq corveu er ré criminel guet en amprehouèd eit bout divoret. *Eccli.* 7. 19.

Él-cé é arihuas guet er maleurus Antiochus. Er prinbuèd e gomançans en divorein é bihue, hag e hras dehou andur en tourmanteu eahussan.

Pihue-benac e leinou er Scritur Santel e huélou bréh vanjourès en Eutru Doué é hoasquein hilleib ag er ré e gonduyas ur vuhé criminel durand ou youanquis.

Ind e buélon en neu béhour Hér hag Onan é verhnel ér momand memb ma ofansant en Eutru Doué;

Ind e buélou Absalon é vassacrein é vrér Ammon, pébani en doé disinouret é hoér hanhuet Thamar;

Ind e buélou Absalon ean-memb punisset guet en Eutru Doué, rac m'en doé hum revoltet énep d'er roué David, é dad;

Ind e huélou soudardèd David é laquat de ridèc goaid er maleurus Absalon, crouguet én ari er bleàu dob un herhuen;

Ind e huélou el lod muihan a ronané er Juiféd lahet ha massacret, rac ma abandonnent en Eutru Doué é creis on youanquis;

Ind e huélou er maleurien-cé é arihue guet Ochosias, Amon, Joachim, Sedecias, rouané er Juiféd, ha guet ul lod vad a hendaral.

N'en dé quet necessér leinein er Scritur

eit guélèt er huirioné-zé : hamdé é laq Doué en exampleu terriplan dirac hun deulegad. Liès é cleuér larèt : er pautr-hont e oé bet lahet én ur foêtereah, er pautr-men en dès hum vaiet; en amezég-hont en dès collet é vuhé guet ur horvad ivaj.

Er verh-cé en dès crolet beta col hé yehaid; guet er verh-hont é arihuas ur goal accidant péhani e oé bet caus d'hé marhue.

Henen en dès dismantet ol é vadeu én dibauch; honen en dès diméet dré hé faut d'un dén cri ha barbar.

Ya, tud youank, mar fal d'oh pêlat malédictioneu en Eutru Doué ha tennein é venédiction ar-n-oh, beèh réglet mad durand hou youanquis. Rac, emé er profæt David, ne hrehet nitra é labourat, ma ne asten Doué é vréh eit hou secour; ha penaus é veniguouean hou labour hag hou madeu, ma ne cesset ag en ofancein? *Ps.* 126.

Doué can-memb e laras de Zavid : me veniguon hou pugalé hag ou maden, mar miraut men gourheméneu; mæs m'ou hastiou ém holér quel liès gûch m'ou zoreint. *Ps.* 88.

Gûir-é, emé Salomon, guélèt e hrér liès er ré fal é tissoh hag é vout eurus ér bed-men, durand ma huélér er ré santellan ér poé-

nicu, ér beurauté hag én affectioneu brassan. *Eccl.* 8. 14. Mæs un dé tro er ré just e arihuou, hag er ré fal, péré, emé sant Augustin, en devou joéisset ag er madeu ag er bed-men, denstou ma oent fal, e vou punisset stertoh ér bed aral, ha liès memb quênt ma varhueint. En histoér-men en discoei d'oh.

**Histoér.**

Deu vab en dén couh Éli, hanhuet Ophni ha Phinées, e dennas ar nehai ind memb hag ar ou ligné malédictinn en Eutru Doué. Impléet dré ou zad Éli ér chervij ag er sacreficeu a lézen er Juiféd, ind hum gonduyas, emé er Scritur, èl bugalé de Satan. Doué e anonsas d'ou zad, dré guéneu er hroaidur Samuël, en en devezé nn dé hum vanjet ag ou laironcieu sacrilèj hag a ou libertinaj, heta lemel ag é famell er hargueu sacret ha distrujein casi nl é ligné.

Er péh e oé het anonset e arrivas. Un nebedig goudé, er Philisténéd e ataquas er bobl a Israel hag e zouguas er victoér ar nehou, e vassacras ér hombat-cé den vab Éli, Ophni ha Phinées, hag e gassas guet-hai en Arh a alians.

Un nehuéléd quer glaharus e ziscaras a

drès kil er peur queih dén couh Éli, hag én ur gouéhel, ean e feutas é bèn doh é drézeu.

Moès é vab Phinées e oé brasés; ha mouguet guet er chagrin, é cleuèt conz a valeurieu quer bras, bi e laquas hé hroaidur ér bed hag e varhuas ar en tach.

*Reflexion.* Nag a valeurieu arihuet guet tout ur fameil a gaus de béhedeu deu vab libertin! Péh ul leçon aveid oh, tud youank! Un exampl quen hirvoudus e zeli gobér d'oh cassat en disordreu ag er youanquis ha praqueïn é cours er vertu.

## CHAPISTR XVII.

### ATAQUEU HA PEINCHEU ER GOAL-SPERÉD.

Évéheit ha beèh courajus, tud youank; rac er goal-sperèd e dro hemb cess tro-hatro d'oh, èl ul lion furius prest d'hou tivorein. *Petr.* I.

Lan ma oé a gaz hag a valis doh pobl en Eutru Doué, ean e boussas guéharal er roué barbar Pharaon d'hobér baiein ol er bautredigueu e laqué ér bed er groagué a Israël.

Er haz en dès doh er grechénion e zou hoah brassoh. Ehué, ean e hra é bossibl eid ou horomplein durand ou youanquis. Mæs

beèh ferm ha courajus, ha Doué e rei er victoér d'oh.

Er serpant miliguêt-cê e lar doh-t-hou é hunan : er grechénion e zou héritaj Jesus-Chrouist; er grechénion e vêl hag e ador Jesus-Chrouist : damb d'ou ataquein; groamb brézel dehai; groamb dehai disinourein hag outrajein Jesus, é léh er glorifiein; ha Jesus e zilésou é héritaj, ha ni e guemérou possission a nehou; mæs beèh ferm ha courajus, tud youank, ha Doué e rei er victoér d'ob.

Er serpant miliguêt-cé e lar doh-t-hou é hunan : mar guellamb dibauchein en dud youank, ind e chomou coromplet durand ol ou buhé, betag er gouhoni, ha memb betag er marhue; rac tenàu-é er ré e gùita en hènt fal ou doé queméret én ou yonanquis.

Er ré e gorompleheinh e goromplou er réral, ha quênt pêl ol er grechénion e vou coromplet, hag en doar ar béhani é mant e vou goleit a fallanté hag a goruption.

Er moguêd ag ou abominationeu e sàuou a ziar en doar beta trôn en Entru Doué, péhani en devou caz doh er vugalé en dès crouéet ha prenet; nezé ean ou hastiou, hum vanjou hag e daulou é valédiction ar nehai, bag a pe varhuemt, ni ou stleijou guet-n-emb ér palfond ag̃en ihuern, eit ma

partajeint guet-n-emb, dnrand ol en éternité, en tourmanteu e anduramb.

Mæs beëh ferm ha courajus, tud youank, rac Jesus en dès deja douguet er victoér ar Satan, hag e hrei d'oh hui-memb doug er victoér ar nehou.

A pe huélou, er serpant miliguêt-cé, ne hellou quet donèt de ben a han-oh, é hnnan, ean e larou d'é gansortèd : hum hastet d'ataquein en dud youank-cé; ridet ar ou lerh hemb arsàu; atrapet-ind, bandet partout laceu én ou raug : laceu eid ou deulegad, laceu eid ou deourn, laceu eid ou discoharn, laceu eid ou zéad, laceu eid ou zreid, laceu eid ou desirieu, laceu eid ou chonjeu : tennet hou cléanièr ha trampet hou tcourn én ou goaid.

Mæs beëh ferm ha courajus, tnd youank, é hanhue Jesus hemb quin, hui ou discarou ol ar un dro ér palfond ag en ihuern hag e zraillou ol ou laceu.

Er serpant miliguêt-cé e garehé coucicin ol hou ç'œvreu, hou col corv hag inean. Na brasset e vehé é joé pe hellehé doug ur victoér benac ar-n-oh! Éveheit enta, rac hui e houér é oh bresk ha goan hag ean hou ç'ataquou dré en andret ma sant é ob goanan, ha memb pe chonjehet bihannan; ean e

glasquou en tu d'hou spontein, eit hou ranjennein æssoh, treid ha deourn, hemb truhé hag hemb compassion; mæs, é léh hum lezel de vout divoret guet-hou él un oén hemb dihuen erbet, combatet guet confians; beèh ferm ha courajus, ha Doué e hrei d'oh doug er victoér.

Dihoalet doh ur guriosité rai vras, péhani en dès collet quement a dud youank. *Eccli.* 3. 23.

Ne glasquet qnet enta cleuèt tout, guélèt, gout hag hanhuein tout : rac Satan e zou él ur hlei péhani hum zalh ardran ur bod, él ur serpant péhani hum guh é misq en drein hag idan er guiaud. Éveheit enta ha ne veèh quet quer curius.

Dihoalet a glasq coutantein quement hou tesirieu. En hoant de danhouat tout en dès collet hilleih a dud youank. *Eccli.* 18. 30. Rac-cé, er serpant miliguèt-cé e larou d'oh liès : na doucet, na huéket, na matet-é er plijadurieu-men ! Tanhoueit-ind. Penaus hum bassein hemb-z-hai? Hanni ne bouyon. Henéh, honéh n'en dint quet quer scrupulus él oh. Ivet, ivet enta, e larou-ean. Mæs é léh lonquein en ampouison betag el li, pélcit doh-t-hou guet couraj; beèh ferm, ha Doué e hrei d'oh doug er victoér.

Dihoalet, rac hou squêndeu e griou ehuê ar-n-oh, plijadur, plijadur. Laret guet sant Paul: græs Doué em delivrou ag er horv-men péhani e varhunu hag e vreinou. *Rom.* 7. 24.

Mar e hoès er maleur de gouêhel én ur faut bras benac, éveheit; rac Satan, eid achihue hou ticourajein, e larou d'oh nezé : méh! méh! Penaus covessat bremen er péhèdcé? Cuhet, cuhet-ean doh hou Covézour!... Hui el larnu goudé.... Youank-oh.... Red-é passeiu er youanquis.... Goudé hui e hrei pénijen... goudé é vehet pardonet æssoh.... Ya, crihue-oh.... amzér assès e boès.... Mæs beèh ferm ha courajus, tud youank, rac Doué hou secourou eit seuel pront ag er péhèd.

Ya, tud youank, ne vern péh quel liès é tei Satan d'hou ç'ataquein, ne vern péh quen terribl en hum ziscoei d'oh, beèh sonn én hou résolutionen : resistet guet hardéhtèd, combatet guet courag ; hou relijion e fournissou d'oh ul en armaj e zesirehet eit combatein énep de Satan hou ç'anemis cruel. Guet-hai hui e feahou perpet Satan. Jesus en-memb e gombatou guet-n-oh hag e rei d'oh perpet doug er victoér, ne vern péh quen terribl-vou hou ç'anemis. Exampl sant Antoén e zeli hou ç'acourajein.

**Histoér.**

Sant Antoén, deustou ma oé pur ha santel, e anduras neoah, dré bermission Doué, en horiplan tantationeu.

Liès-a-huéh Satan e hré é bossibl eid er poussein d'er gloér, d'en avaris hag é spécial d'er péhèd a baillardigueah. Un dé ma tis-chennas én ur bé, eit pèlat æsoh é dantationeu, er goal-sperèd e assaias en tronblein é réflexioneu, hag e hras, eid er quement-cé, ur brud horibl tro-ha-tro dehou. Ean er scoas memb betag er golein a vlesseu hag el lezel ahédet hag hantér-varhue ar en doar. Mæs quentéh èl ma hum hanàuas, ean e rescondas d'er goal-sperèd : Satan, chetui-mé : prest-on hoah de gombatein; naren, nitra ne vou capabl d'em separein doh me Salvér carantéus.

Er goal-sperèd e zonblas hoah é ataqueu, e hudas èl ul lion, hag e gueméras mil form, mil figur horibl, vil hag eahus. Er Sant e resistas guet conraj hag én ul laquat perpet é gonfians é Doué. Mèn é oèh-hui, ô men Doué? e grias Antoén, p'hou pehé hum gavet guet-n-ein ér homancemant ag er hombat, hni hou pehé men delivret ha me honsolet. Antoén, e rescondas quentéh Doué dehou, é oen étal

nh. Me mès hou cuélet é combatal, ha rac ma hoès resistet doh hou ç'anemis guet hardéhtèd, m'hou coarantou doh-t-hou er rest ag hou puhé, ha me hrei ma vehet hanàuet hag istimet partout dré er bed.

En effèd, en nl er respetté a gaus d'é santeleah ha d'er miracleu e hré ; ha dré é yuneu, é bedenneu, dré sin er groéz hemb quin, ean e ziscaré Satan é creis en abim. *(Buhé er Sænt.)*

*Reflexion.* Qneméret scùir ar er Sant-cé, tud youank ; combatet guet couraj, combatet hemb cess : er memb Doué hou tihuennou hag hou recompansou.



## EIL LODEN.

### ER VERTUYEU E ZELI PRATIQUEIN EN DUD YOUANK.

#### ACOURAGEMANT HA RÉFLEXION.

Disquet, tud youank, disquet pratiquein er vertu. N'hum annéet jamæs é cleuêt hé leçonieu. É léh clasq hou contantemant ér joéieu hag ér faus plijadurieu ag ur youanquis berhuidant, é léh sentein doh hon ç'imur scan ha dibarfæt, péhani hou stleij hemb cess d'er foleah ha d'en divergondaj, preparet hou speredeu, digueoret hou caloneu eit receu el leçonieu ag er gùir furnès. Hi hon calhue, tud youank; deit enta d'hé scòl, rac hi hemb quin hou ranton mad hag eurus : hi hou supli, èl ur vam carantéus, de dostat dehi; ridet enta d'hum durel étré hé divréh.

Maleur, e lar en Eutru Doué, maleur d'en dud youank e zispris leçonieu er gùir furnès! Me hoarhou ar ou houst, m'ou disprisou d'em zro én ær ag on marhue. Maleur d'en dud youank péré ne hrant cas a me avertissemanteu! Un dé peb sort accidanten hir-

voudns e arihnou guet-hai hag ou goasquou : nezé ind em galhuou ha n'ou cheleuein quet; nezé ind em hlasquou ha n'em haveint quet. Maleur d'er youanquis en dès caz ha dihoustemant doh scólaj er vertu ; un dé ind e danhouei er fréh huerhne e zougou ou fallantéeu, hag e scullon dareu anquinus ar ou diaboeissans hag ar ou folcah ! *Prov.* **1**, **26**, *etc.*

O tud youank ! pe zigneorehé Doué en doar idan hou treid, p'hou conduyehé dorn en Eutru Doué ar vorden en ihnern, étal en doricu a dan e chair en antré ag en abim-zé, hou pleàu e sàuehé guet en hiris é cleuèt é seuel ag er sól ag en abim bêtag hon tiscoharn, cri forh ha huannadeu en dud youankhont, péré, durand ma vihuent, en doé bet er maleur d'hum ahnrtein én droug, de stanquein ou discoharn doh leçonieu er vertu, ha de zigueor ou halonou d'er vanité, d'er plijadurieu fol ha criminel ag er bed. Hui ou hleuehé é larèt guet er brassan disanspeér : ha possibl vehé ma vehemb bet qnen dibarfaet ha quer yeinet doh er mad, ha qnen dall ! É mèn é oé hur sperèd, a pe chairemb hun deulegad ar en abim é péhani é ridemb d'hum durul. Ni hun nès douguet er foleah beta sellèt èl tud sod ha malcurus

er ré e bêlé doh en droug e hroemb hag e bratiqué er vertu. *Sap.* 5. 4.

Chetui-ind neoah bremen, er vngalé devotcé e zisprisemb, chetui-ind bermen é creis er plijadurieu ag en nean, é compagnoneah er Sænt hag en Ælèd. O Doué just én hon vanjans! reit d'emb hoah er græs de retorn ar en doar, a ziar béhani é omb couéhet én abim-men; acordet t'emb er blaueu ag er youanquis-hont hur hoé impléet doh hou ç'ofancein. Ah! beoh assuret, ni e vou tranquil ha devot; ni e chelenou avertissemanteu er ré santel guet er brassan respet; ni e guérhou én hènt ag en ol vertuyeu guet er brassan studi.

Mæs, allas! rai-zehuéhat-é d'emb chonjal é quement-cé. Un hèd hemb fin hun separ doh en doar hur hoé coueiet dré hur péhedeu; ranjennet-omb ér palfond ag en ihuern guet flameu a dan.

Ah! aboel, aboel, pe hellehé unan-henac a han-amb montein betag hur bredér youank eid espliquein dehai en tourmanteu e andurarnb, ean e virehé doh-t-hai a gouéh ér prison eahus-men! *Luc.* 16, 27.

Mæs, tud youank, inutil, inutil-é bremen desirieu, promesseu ha quæ er vugalé dannet-cé! Ou fartaj et vou ouilein ha huan-

nadein durand ol en éternité, hemb espérans, hemb repos hag hemb consolation erbet.

Mæs bui, dén youank, ha hui, merh youank, péré e leine er réflexioneu-men, hui péré hum gav hoah ar en doar, ar béhani en ou dès bihuet, hui e hel, dré hræs ha misericord en Eutru Doué, pêlat eit jamæs doh ur maleur quer bras. Jamæs ne gouéhehet én abim-cé, mar caret : rac hui e hoès bugulion spirituel eit bon pardonein hag hou salvein.

Er baraouis e ofrér d'oh : groeit hou possibl eid er méritein : ha hui er gouniou a dra-sur, mar pratiquet er vertu ; ridet enta trema-hi a hou c'ol en nerh. Sentet, sentet doh boéh er gùir furnès ; hum hastet, hum hastet de bratiquein er vertuyeu hou condnyou d'er véritabl bonheur, a béhani en Scritur e lar : biscoah lagad n'en dès guélet ; biscoah scoharn n'en dès cleuet, biscoah calon mabdén n'en dès santet ér bed-men er péh en dès preparet Doué d'er ré er hâr. I. *Cor*. 2, 9.

---



## CHAPISTR QUETAN.

### ER PARTAJ AG EN EIL LIVR.

Mar e hoès leinet, tud youank, el livr quetan, hui e hoès guélet petra e hra droug ha maleur en darn-muihan a han-oh : péré-é teicheu, custumeu fal ha danjérieu er youanquis.

Mæs amen, é ma questiou ag er péh e hrei hou prassan gloér hag inour, hou prassan joé ha lehniué ér bed-men, hag hou ç'eurustèd ér bed aral. Amen é ma question ag er vertuyeu e zeliet pratiquein, ag er vuhé santel hag a scùir vad e zeli peb-unan a hau-oh coudui, nepas hemb quin durand é youanquis, mæs memb durand ol é vuhé.

Couraj enta, rac hou ç'avautaj prop e glasquér ameu.

Ha petra e zeliet-hui gobér eit tenneiu él-cé ar-n-oh béuédiction en Eutru Doué, hag eit bout lodèc é quement a vadeu spirituel, ha memb temporel? Compreuet-ean erbat ha n'en ancoéhet jamæs :

1. Chonjet liès hag a zevri éu hou fin dehuéhan;

2. Beèh fidel d'er græceu hou poé receuet ha d'er promesseu hou poé groeit ar er Fons a Vadient;
3. Ponrfitet, guëllan ma hellehet, ag er Sacremanteu en dès institue t Jesus-Chrouist eid acordein d'oh é hræceu ha santefiein hou ç'ineanen;
4. Tosteit liessan ha guet en dispositioneu santellan ma hellehet d'er Sacremant a Bénijen ha d'er Sacremant ag en Autér;
5. Hantet perpet en dud a fæçon hag er ré vertuus;
6. Clasquet quetân tont er gùir furnès ha réglet hou puhé ar nehi;
7. Câret Doué drest quement tra zou;
8. Réglet hou puhé, guëllan ma hellehet, ar hani Jesus-Chrouist;
9. Câret, respettet hou tadeu ha mamen, ha sentet doh-t-hai;
10. Douguet ehué respet hag aboeissans d'er ré en dès autorité ar-n-oh;
11. Labouret revé hou quellout hag impléet mad en amzér;
12. Santefiet ol hou ç'œvreu, ha groeit-ind ol eit gloér en Eutru Doué;
13. Pratiquet, drès peb-tra, er vertuyeu a hurtèd hag a humilité;
14. Câret er beden, ha pedet perpet guet dispositioneu santel;

15. Resistet perpet guet couraj doh en tantationeu;
16. Hon peèt uu devotion particuliér eid er Hnérhiès Vari, hou ç'Æléd-gardiéu hag hou sænt Patroméd;
17. Groeit hon possibl eit ma quemérehet er stad de héhani Doué en dès hou calhuet;
18. Anfin dalhet doh er mad bet er fin ag hou puhé, ha hui e vou beniguet guet en Entru Doué ér hed-men, hag e joeissou ag é varaouis ér hed aral.

Chetui, tud youank, er péh e zeliet gobér, mar fal d'oh santefiein hou youanquis ha bihuein èl gùir grechénion.

Continuet de leinein el livr-men, ha hui e zisqnou er fæçon de hratiquein en ol vertuyeu-zé.



## CHAPISTR II.

### MAB-DÉN HAG É FIN DEHUÉHAN.

Chonjet liès, tud youank, ha chonjet erbat én ou fin dehnéhan. Hui e honér é oh ér bed-men èl perhinderion. Er hed-men n'en dé quet enta hou cùir bro. Laqueit enta, èl ma lar sant Paul, ni hou studi guet er hed aral. *Hœbr.* 13. 14.

1° Petra on-mé? Pihue en dès me hronéet? Eit petra é on crouéet? Chetui er péh e zeliet goulen liès guet-n-oh hou ç'hunan.

Petra oh? Croaidur d'Adam, rac-cé hui e hoès nn mean hag ur horv péré e zon joéntet assambl dré er haèran hag en admiraplan union. Pihue e hellebé comprenein el liameu ou ari assambl? en acordans e zou étré-z-hai? eo obéreu segréd e hra dehai hum héli, hum glasq hag hum secour, é peh momand hag é peb fæçon?

Hui e hoès un inean, hag en inean-zé e ra d'oh sclærdér hag hanànedigueah.

Hui e hoès ur horv, hag er horv-cé e zou idan autorité hou sperèd; hou sperèd en dès recenet er houvoér hag er guellout d'er hondui ha d'en difari.

Hou corv n'en dès na huhé na guellont hemb hou ç'ioean; mæs ou deu joéntet assambl, é mant eo admiraplan tra ag er pêh en dès buhé ér bed-men.

N'en dès nitra inutil én hon corv, ol bou mampreu e vérit hou ç'admiration. *Cor.* 2.

Peb-unan a nebai, èl ma lar sant Paul, en dès é vacation. En treid e zoug er horv; er hov e receu er vâgadur hag ou distribu én ol mampreu; en deourn e labour, hag en deulegad e gondui.

Revé hou volanté, hui e voulj hag hum chervij ag hou mampreu eit hum zihuen pé gobér hou labourieu.

2° Mæs pihue en dès hou croueét èl-cé? Doué hemb quin e zon capabl d'hobér un dra quen admirabl. Doué enta e zou hou croueour; a dré é zeourn é oh sortiet. Hou tadeu hag hou mameu n'en dint meit instrumanteu a béré en en dès Doné hum chervijet eit hou laquat ér bed.

Crouéet-oh, e lar er Scritur, dob limaj en Eutru Doué, péhani e feurmas corv hou quetan tad ag er fang ag en doar, hag e zihenalas ar nehou, eit laqnat sperèd ha buhé én-hou. *Gen.* I.

O na caéret, na puret, na glorieusset-é enta er vamen a béhani é sortias inean hor hetan tad! Lausquet enta el lonnèd brutal péré n'ou dès quet a ræson, ha péré e zou crouéet eid oh ha laqneit idan hou c'autorité, lausquet-ind de glasq ou bonheur én tra ag en doar.

Aveid oh-bui, sàuet, sàuet hou selleu tremaba en neau: azé é ma hou Crouéour, azé é ma hou cûir hro, azé é ma hou ponbeur véritabl.

3° En Doué en dès hou crouéet n'en dès chet reit d'oh er vuhé eit bout maleurus.

Ean en dès hou croucet eid er hârein, er chervijein, bag en adorein ér bed-men, acelfin ma joeissehet a nehou ér bed aral durand ol en éternité.

O héritaj précius! O fin caér hag admirabl, arlerh pébani é teliet huannadein hemb cess!

Er bed, guet ol er péh e bossed, ne vou jamæs capabl de goutantein, de hoalhein calon mab-dén, na d'er rantein eurus. Vanité er vanitéeu, hag ol n'en dé meit vanité ar en doar, emé er Sperèd-Santel. *Eccl.* 1. 2.

N'hum chervijet enta ag en treu crouéet nameit eid admirein puissans en Eutru Doué ha seuel hou caloneu tremaba-t-hou.

Ha petra e boès-hui groeit heta bremen eit méritein er fin eurus de behani é oh galhuet?

Allas! martezé ne boès chet memb chonjet én bou fin dehnéhan; pé martezé, é léb gobér hou possibl eit méritein er bonbeur e zou dob bou cortoz ér bed aral, hui e hoès groeit ol er péh ė zou capabl d'hon pêlat un dé doh er joeissans a nehou ha d'bou stleijein d'er soufrancen ha d'er maleur!

O dalledigueah! pihue e hellou jamæs scùil assès a zareu ar ur foleah quer bras!

Hum gorijet, hum gorijet enta, tud youank, mar e hoès bet er malenr de fariein èl-cé. Cesset a ancoéhat hou fin dehuéhan hag hou cùir bonheur.

**O mab-dén!** pegours é cessehet-hui a hum stâguein doh en doar ha doh er maden ag en doar! O hui péhani en dès un Doué eit croueóur hag eit tad, eit fin hag eit recompans, perac é clasquet-hui hou ponheur ér bed-men?

Ah! én amzér de zonèt, conservet pur ha santel hou c'inean, durand ma vou ret dehi chom ér prison ag hou corv!

Chonjet hemb cess ér baraouis, hag én Doué ag er baraouis, eit péhani é oh crouéet! Huannadet hemb cess tremaha-t-hou; dihoalet ag er hol, ha groeit hou possibl eit joeissein a nehou durand ol en éternité.

**Histoér.**

En histoér ag en Ilis e assur penaus, ér homancemant ag er grechéneah, un nombr bras a fidèlèd hum dennas én deserheu, eit bout liproh de chonjal hemb cess ér fin eit péhani é oent bet crouéet.

Ahont, separet en eil doh éguilé, dichennet é crohen, é léhieu distro, hag é coignelleu, é misq er rehér, trist ha fal lihuet,

havai doh tud varhue quêntoh eit doh ré bihue, ha gronnet guet crohen lonnèd gouhue, ind e bassé déien antiér, ha hès mad en nozieu memb, é pedein pé é hobér méditationeu ar er joéieu ag en nean, hag ar er bonheur e oé doh ou gortoz ér bed aral.

*Réflexion.* Péh ul leçon aveid oh, tud youank! Chonjet chué hès én ou fin dehuéhan. Hui e hel er gohér hemb monét d'en deserh hag hum separein doh er bed. En Doué en doé ansaignet ha santefiet er fidèlèd-cé, e rei chué scærdér d'oh, hag hou conduyou d'er joéieu é péré é mant hinihue, mar sentet doh é voéh.

## CHAPISTR III.

### EIT PETRA É MA INSTITUET OL ER SACREMANTEU: OU NERH HAG OU VERTU.

Hur Salvér Jesus-Chrouist en dès instituet Sacremanteu eit santefiein huu ineaneu. Bout-zou seih : er Sacremant a Vadiènt, a Confirmation, ag er Autér, a Bénijen, a Nouïen, a Urh hag a Briédereah. *Conc. Trid. Sess.* 7.

Er seih Sacremant-cé e zou seih mamen a béré ha dré béré é rid ar-n-amb er mériteu

a varhuo hag a hassion hur Salver; ind e hra, hag e hrei bet er fin ag er hed, goarnation ha conservation en Ilis ha santefication hé hugalé.

1° Ér Vadient é receuamb er vuhé spirituel, er haractoér a grechén. Dré-z-hi é tamb de vout hugalé de Zoué ha d'en Ilis, é receuamb en droèd de vout lodèc é méritou Jesus-Chrouist, hag én trezolien spirituel e zou én Ilis. Er Vadient e effas er péhèd orijinel é péhani é oemb bet conceuet ha gannet, hag e zou en nor ag en ol Sacramanteu aral. Rac-cé en hani ne vehé quet bet badéet, ne hellehé quet receu er Sacramanten aral.

2° Er Sacrament a Confirmation hur groa bugalé parfæt de Zoué ha d'en Ilis. Én-hou é receuamb er haractoér a grechén parfæt, er Sperèd-Santel guet é ol donæzoneu; dré-z-hou é cresquamb hag é avançamb é græceu en Eutru Doué; dré-z-hou é tamb de vout nerhus eit resistein doh anemisèd hur salvedigueah, ha courajus eit pratiquein hur relijion ha gobér profession publik a nehi.

3° Er Sacrament ag en Antér e zou institutet eit mâguein hun ineanen. Én-hou é receuamh, corv, goaid, inean ha divinité bur Salvér, idan en aparanseu ag er bara; de larèt-é, Jesus-Chrouist tout antiér : Jesus,

Mab en Tad éternel; Jesus Doué ha déo; er memb Jesus, péhani e zou bet gannet ag er Huérhiès glorius Vari, en dès ansaignet en Aviél, en dès anduret er marhue idan Pons-Pilat, e zou bet crucefiet, e zou ressuscitet a varhue de vilue, montet d'en nean, hag e zei un dé de jujein ol er bed. Én ur guir, receu e hrér ér Sacremant ag en Autér Jesus mamen ag en ol græceu.

4° Er Sacremant a Bénijen e zou institnet eit rein d'emb er pardon ag en ol péhedeu hun nès comettet a houdé er Vadiênt; ean bur güella ag er blesseu hur boé groeit d'hun inean a houdé en ouaid a ræson. Quenavé er Sacremant-cé, petra vehé het a han-amb arlerh er hetan péhèd marhuel hur boé comettet.....? Na préciusset, na caèret ur remèd! hag ur remèd necessær de ol er ré en dès péhèd marhuélemant a houdé er Vadiênt; remèd æs hag ofret d'en ol. Péh ur vadeleah a berh Doué!

5° En Nouïen hun dispos de verhuel santélemant.

6° Er Sacremant a Urh e santefi hag e gonsacr certæn tud choéjet guet Doué, eit goarn ha condui en Ilis; eid ansaignein er relijion, eit rein er Sacremanteu d'er fidèlèd hag ou hondui d'en nean.

7° Er Sacremant a Briédereah e santefi en alians étré un dén hag ur voès, e ra dehai er græs de vihuein santélemant ér stad-cé, ha de zessäuein on bugalé ér relijion a grechéneah, hag e fournis dré-zé memb bugalé de Zoué ha d'en Ilis.

Péh ur ranj admirabl en dès él-cé Jesus établisset en é Ilis! Na brasset secourieu e ra-ean él-cé de ol é vugalé, ne vern é péh stad, é péh rang, é péh ouaid en hum gavant!

Él-cé é scùil ar-n-amb ol peb sort bénédictioneu, adal er momand ma omb gannet betag er marhue! él-cé é tigueor d'emb en trezolieu ag é vadeleah infini! Na crihuet ræsonieu eit hun doug d'er bârein ha de bourfitein ag é zonæzoneu guet er brassan fidélité!

**Histoér.**

Er Vélean e yas de bredég en Aviél d'en idolâtrèd ag er Japon, e racont én ou lihéreu un dra péhani e zelihé gobér méh d'er grechéneah. Un dé ma anonsent ér vro-cé er mystérieu a hur relijion, ha ma conzent a buissans hag a vajesté en Eutru Doué, hag a ol er péh en dès groeit hag anduret Jesus eit hur salvedigueah ; er bobl payan-cé e grias ol assambl guet admiration : na brasset,

nag amiaplet, na caëret, na matet-é Doué er grechénion! Hag a pe laras er Vissionerion dehai é oé neoah crechénion péré ne hroent casi cas erbet a gleuèt conz a Jesus hag ag é viracleu; é oé crechénion ar en doar péré e dosté guet lizidantèd d'er Sacremanteu, péré, é léb laquat poén de bourfitein a hræceu bag a zonæzoneu Jesus-Chouist, en ofancé é contrel; nezé ind e grias hoah erihuoh: ô pobl injust! ô caloneu ingrat! ô tud barbar! é péh canton miliguèt ag en doar é chom er sort tud-cé, tud quer yein ha quen dinatur! *Baudran. H. Edif.*

*Réflexion.* Na tinéret, na carantéusset santimanteu eit donæzoneu Jesus-Chrouist! Péh istim, tud youank, e hoès hui-memb eid er Sacremanteu en dès instituet eid oh? Nag a bayannèd e zou hoah ar en doar, péré hum salvehé, p'ou devehé er moyandeu e hoès de receu er Sacremanteu! Na terriplet vou enta er gont e rantehet de Zoué, mar manquet a bourfitein a nehai!

---



## CHAPISTR IV.

CÉRÉMONIEU, GRÆCEU HA PROMESSEU ER VADIÈNT.

N'en dé quet a han-oh hon ç'hunan, tud youank, é nh attréet én hènt e gondui d'en nean, mæs dré nr hræs particulièr en dès reit Doné d'oh én é visèricord. Ér Vadièut en hoès receuet er vuhé spirituel. Nezé er Sperèd-Santel en doé dischennet ar-n-oh dré véliteu Jesus-Chrouist, eit hou pureflein, hou santeflein hag hou rantein hériterion d'er Baraonis, emé sant Paul. *Tit*. 3.

Mæs èl ma nèh furh distér hag hemh hanàuedigueah erbet, a pe oèh bet hadéet, ne hellehoh quet gout nezé petra e oé groeit d'oh, na petra e hromettehoh, na petra e recenehoh.

Comprenet-ean hremen, ha hihuet èl ma teliet hag èl ma hoès promettet.

1° Hou quérent, rac ma nent crechén, hou presantas d'en Ilis eit rein d'oh er Sacrement a Vadièut.

Er Bélég hou padéas e hras d'nh chom étal dor en ilis, eit discoein d'oh ne oèh quet hoah croaidur de Zoué na d'en Ilis; eit discoein d'oh é oèh nezé idan pouvoér Satan :

é oèh gannet guet er péhèd originel, ha ne oé meit er Vadient e hellé digueor d'oh en norieu ag en Ilis ha ré en nean.

Reit e oé het d'oh un tad-pærein hag ur vam-mærein, eit hou presantein de vout badéet, eit rescond én hou léh, eit hout test ag er Sacremant e yeèh de receu, hag eit hou ç'avertissein a un dé de vout fidel d'hou promessen, quentéh èl ma vehèh deit d'en ouaid a ræson.

Reit e oé het d'oh hanhue ur Sant pé ur Santès henac, eit hou laquat idan ou protection hag hou ç'ingajein de hratiquein er vertuyeu ou doé guéharal pratiquet.

Er Bélèg hou padéas e huéhas ar-n-oh dré dair guéh, é feurm ur groéz, eit conjurein Satan de sortiein a han-oh, hag eit pedein er Sperèd-Santel de zichen én hou calon.

Ean e hras sin er groéz, de guetan, ar hou tàl, eit discoein d'oh é tehèèh un dé hum hlorifiein a groéz Jesus, èl ur gùir grechén, ha gohér profession publik ag hou relijion; hag arlerh ar hou calon, eit discoein d'oh é talièèh laquat hou ç'ol gonfians é Jesus crucefiet eid oh ha cårein é groéz.

En ol sineu aral a groéz, e hras ar-n-oh, e oé eit discoein d'oh penaus er Sacremant a

Vadiènt e denné é ol nerh ha vertu a varbue hag a bassion hur Salvér.

Ean e laquas é zorn drest hou pèn, eit conjurein Satan de sortiein a han-ob hag eit discoein d'oh é heèh de vout consacret de Zoué eit jamæs.

Dré en halén beniguêt e laquas én hou pêg, ean e boulenné er furnès aveid ob, hag hou ç'avertissé de bratiquein er vertuyeu e gondui d'en nean, ha de bêlat doh coruption er péhed.

Ean e blubas é vis én é scop, e hras guet-hou sin er groéz ar hou tiscoharn bag ar hon tifrèn, eit hou ç'avertissein de stanqnein hon tiscoharn doh er honzeu fal ag er bed, ha d'ou digueor eit cheleuèt conzeu Doué; eit hou ç'avertissein é teheèh cavein huéc, ha pratiquein guet joé ba gonst er péh e ansaign eu Ilis.

Ean e hras d'oh nezé antréein én ilis, eit discoein d'oh penaus er Vadiènt e zigueor d'er ré hé receu en norieu ag en Nean ha ré en Ilis.

Hou pærein ha mærein e laras én hou léb: *me gréd é Doué*, bag *hun Tad pèhani zou én nean*, eit discoein d'oh é tehèh gobér profession a ol er péh e ansaign en Ilis, hag é telié hou puhé ér bed-men, bout ur vnhé a beden.

En Ilis ne ven receu é misq hé hugalé nameit er ré e ven héli en Aviél ha troein cain d'er hed ha de Satan. Rac-cé, antréet ma oéh ér Fons a Vadiént, er Bélég hou padéas, e houlennas guet-n-oh : hà hui e renons de Satan, d'é ol œvreu ha d'é ol bohanseu? Hou pærein ha mærein e rescondas én hou léh : ya, me renons. Nezé ean e laquas ar hou calon hag ar hou cain ag en oleâu santel, eit discoein d'oh en nerh, er houraj e yeèh de receu guet Doué eit resistein doh tantationeu er goal-sperêd, péhani e dro hemb cess troha-tro d'emh eit hun divorein, emé sant-Pièr; eit discoein d'oh anfin é heèh de vout consacret de Zoué ha de vout héritérion d'é ranteleah.

En Ilis ne ven hoah receu é misq hé hugalé, nameit er ré e ven gohér profession a lézen Jesus-Chrouist, hihnein ha merhuel én-hi : rac-cé ér Bélég e houlennas hoah guet-n-oh :

Hà hui e grèd é Doné en Tad ol-bnissant, Cronéour en nean hag en doar?

Hag é Jesus-Chrouist é Vab unik, péhani e zou het gannet hag e zou marhuet eid omb?

Hag ér Speréd-Santel, en Ilis santel Catholik, er Gomunion ag er Sænt, er Rémission ag er péhedeu, er Résurection ag er

hig hag er Vuhé éternel arlerh er marhue?

Ya, me gréd, e rescondas dré dair guéh, én hou léh, hou pærein ha mærein.

Anfin, eit discoein d'oh penaus en Ilis ne ven forsein hanni d'hum hobér Crechén, na receu én nombr ag hé hugalé meit er ré hum hresant a volanté vad, er Bélèg hou padéas, e houlennas guet-n-oh : petra fal d'oh? Hà hui e ven hou badéet? Ya, hou poé rescondet hoah, dré guênen hou pærein ha mærein.

Nezé, er Bélèg-cé e gueméras ag er Fons deur péhani e oé bet henignet, pé sadorn Pasq, pé sadorn er Pantecoust, en taulas é feurm ur groéz ar hou pèn, én ul larèt: *Mé ha vadé é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel.* Nezé en hou poé receuet er Sacremant a Vadiènt.

2° Nag eurusset ur momand! na hrasset ur bonheur eid oh! Rac nezé é oé bet pardonet d'oh er péhèd originel é péhani é oèh bet gannet : nezé en en doé dischennet er Sperèd-Santel én hou calon eit hou santefiein hag hou carguein ag é hræceu; nezé hou çincan e receuas er haractoér caër a grechén, péhani ne vou jamæs effacet nag ér hed men nag ér hed aral.

Güir-é, er Vadiènt n'en dès chet hou télivret ag en inclination d'er péhèd, ag er mi-

sérieu ag er vuhé presant, ag er sujedigueah d'er marhue; mæs hou fé hou ç'avertis penaus quement-cé hou talhou én excelsis ag er vertuyeu, é doujans Doué, én humilité, én defians a han-oh hui-memb, hag e hrei d'oh huannadein hemb cess arlerh er joéieu ag er bed aral. *Conc. Trid. sess.* 5. *Can.* 5.

Hoah ur huéh, na brasset ur bonheur eid oh! Quênt hou Padiènt é oèh bugalé cablus, bugalé péré e vélité vanjans en Eutru Doué; mæs er Vadiènt en doé hou rantet caër ha pur dirac deulegad en Eutru Doué, emé sant Paul. *Ephes.* 5. 26.

Nezé, pe veheoh marhuet arlerh hou padiènt, é veheoh bet oueit dret d'en nean, emé sant Augustin.

Quênt er Vadiènt, é oèh idan pouvoér Satan, Satan e oé er mæstr ag hou calon; mæs dré er Vadiènt, é oèh deit de vout tampleu bihue ha palæsien caër d'en Drindèd adorabl. Nezé é oèh deit de vout mampreu ha bredér de Jesus-Chrouist, hériterion de ranteleah en nean, emé S. Paul. *Rom.* 8. 16.

Quênt er Vadiènt, é tehet hou sellèt èl payannèd; dré er Vadiènt, é oh deit de vout bugalé ha mampreu d'en Ilis catholik, hag en e hoès receuet en droèd de vout lodèc é méliteu Jesus-Chrouist, de receu er Sacre-

manteu arai en dès institnet eit santefiein bou ç'ineaneu, d'hum snstantein ér Sacremant ag en Autér, guet Corv ha Goaid précius hur Salvér; anfin de vout lodèc én ol trezolieu spirituel ag en Ilis.

Nag admiraplet græceu ! græcen ar béré ne boès groeit martezé jamæs réflexion erbet! Neoah Doué n'en dès chet ind acordet d'ul lod vad a dud péré martezé en devehé pourfitet gûel eid oh a nehai, ha péré eu devehé hum gomportet èl crechénion vad.

Penaus é hellehet-hui trugaréquat assès en Entru Doué a guement a hræceu? Penaus é teliet-hui reparein hou pubé passet? É vout fidélob, én amzér de zonèt, d'er promesseu ag hou Padient.

3° Dré en ingajemanten e oé bet groeit én hou ç'hanhue ar er Fons a Vadient, hui hum oblijé de droein cain de Satan ha d'er bed, eit hélein Aviél Jesus ha réglein hou puhé ar é gonzeu santel.

Hou peèt chonj en hou poé groeit nezé profession pnblik ag hou fé, hag en hou poé hum ingajet de gredein é Doué, de gredein ol er péh en dès revélet hur Salvér hag e ansaign en Ilis ag é berhi.

Credet enta ol quement-cé, credet ind ferm, guet couraj hag hemb arvar, ha n'hou

peèt jamæs mèh-dirac en dnd, nag a hou fé nag a hou relijion.

Credet éu effèd hag é güirioué, ha discoeit hou creden dré hou çœvreu mad, ha plijeèt guet Doué ne zislarehet jamæs dré hou çœvreu fal er pèh e hoès credet ha promettet.

Hon peèt chonj eu e hoès renonsiet de Satan, d'é ol œvreu ha d'é ol hohanseu. Dispriset enta er madeu, er faus plijadurieu ag er bed, dré héré Satan e fal dehou hou counit hag hou col. Péleit doh er pèhedeu de héré é fal dehou hou stleijeiu.

* N'ancoéhet quet en e hoès promettet ar er Fons a Vadiènt mirèt gourheméneu Doué ha ré en Ilis, ha pélat doh en assambléieu, er hroleu, en divertissemanten dihuennet, er hnstumeu fal, er vanitéeu ag er hed, de héré en hou solitou liès er goal sperèd.

Er Bélèg en dès het hou padèet, hon pærein ha mærein, en Ælèd, ha Doué eanmemh, e zou bet test ag er promesseu e hoès groeit. Ya, Doué ean-memb en dès ind receuet ar er Fons ag hou Padièut, hag en uean hag en doar hum sàuou un dé éuep d'oh, mar manquet d'er promesseu-zé.

Ya, hou peèt chonj en hou poé receuet dré zorn er Bélèg ur sæ pé ur houet güen ar er Fons a Vadiènt, eit discoein d'oh péh

quer caër ba péb quer pur oèb nezé. Hou peèt chonj en bon poé hum ingajet de hoarn pur hou ç'inean eit bé fresanteiu guet hé ol bràuité dirac trôn Jesus.

O tud youank! petra e larou d'oh un dé er Jnj terribl-zé, mar couciet, dré ur vuhé criminel, er sæ gaër ba pur hou poé receuet ar er Fons a Vadièn? Er sæ caër-zé hum sàuou énep d'oh, mar hé houciet él lousteri ag er péhèd; hi hou ç'acusou hag e vou un test terribl énep d'oh.

Er péhèd hou tiscarou, ma ne bèlet doht-hou, ér palfond ag en ifuern, a béhani, èl ma lar er Scritur, er mogued e sàuou éternèlemant tremaha en nean! Hag èl-cé er sæ gaër-zé, pébani e oé quer bràn a pe sortieoh a ziar er Fons a Vadièn, e hrei hou maleur hag hou tisanspoér, mar bé douguet couciet d'er bed aral! Mæs eluè, hi e hrei hou consolation hag hou cloér, mar beoh fidel d'hou promesseu. Hou peèt chonj e dé bet reit t'oh nezé ur pilet alumet, eit rein d'oh d'antand é telhé hou calon losquein hemb cess dré en tan a garanté Doué.

Ah! pljeèt guet Doué ma losquon bet er marhue hou caloneu dré en tan a garanté hou Salvér, ba ma vehet fidel bet er marhue d'er promesseu ag hou Padièn! Er bon-

heur-zé e hoantas eid oh en hani hou padéas. Ean hou qùtas én ur rein d'oh é vénédiction.

En liis e ziscoas er joé hé doé doh hou cüélet é misq hé bugalé, dré sôn hé hléhér. Hi hou fias d'hou quérent, de béré hi e recomandas quemér soign ag hou corv hag é spécial ag hou ç'inean, rac uu dé é tehé gouleu guet-hai cont a han-oh.

A houdé er momand-cé, hé deulegad e zou hemb cess ar-n-oh. Sellet péguement a sourci hi dès a han-oh, péguement a boén e guemér eit hou ç'instrujein ha rein d'oh confortans dré er Sacremanteu! Couh ha youank, clan ha yah, hihue ha marhue, perpet hi hou secourou, hou consolou, jamæs n'hou ç'ancoéhei.

## Histoér.

Sant Loeis, roué a Frans, e zalhas chonj bet er marhue ag er græceu caër en doé receuet ar er Fons a Vadiènt. Ean e istimé mui en hanhue a grechén eid en hanhue a roué. Badéet ma oé bet én ilis a Boissy, ean e zouguas perpet ur respet bras eid el léhcé, hag e siné é héreu ér fæçon-men : *Loeïs a Boissy*, eit conservein güel én é sperèd er promesseu ag é Vadiènt. (*Histoér a Frans*).

Sant Lucien, Bélèg a Antioch, e anduras er martyr eid er fé. Interrojet ma oé dré er juj, ean e rescondé perpet ér fæçon-men : *Me zou Crechén.* Pihue oh-hui? *me zou Crechén.* A beban oh-hui? *me zou Crechén.* Péh michér e hoès-hui? *me zou Crechén.* A béh fameil oh-hui? *me zou Crechén.* É mèn é chom hou quérent? *me zou Crechén.* (*Act. er Vartyréd.*)

Rescond admirabl! Guellein e hré, rac abil hras oé, hum zihuen guet avantaj dirac é juj; mæs er respet e zougné d'en hanbue a Crechén e hré debon rescond ér fæçon-zé, ha ræson en doé : rac pihue-benac e lar *me zou Crechén*, e ra d'en ol d'antand é ma Doué é dad, er haraouis é gùir vro, er Sænt hag en Ælèd é vredér, hag Aviél Jesus er règl ag é ol actioneu.

*Réflexion.* Chonjet liès, tud yonank, ér cérémonieu, ér græceu hag ér promesseu ag hou Padient, ha comprenet péh quen inonrabl, péh quer caër-é en hanhue a Grechén!

Mæs comprenet éhué er santeleah é péhani é teh bibuein ur gùir grechén hag er vrastèd ag en obligationeu e zou stàguet doh en hanhue caër-zé, ha dihoalet guet hou ç'ol nerb ag en disinourein dré ur fal action benac.



## CHAPISTR V.

### ER SACREMANT A CONFIRMATION.

En Apostolèd e receuas er Sperèd-Santel dé er Panteconst : er Grechénion quetan er receuas guet en Apostolèd; ha hui, tud youank, hui er receuou guet en Escob hou confirmou. *Act.* C. 2.

Hag eid er receu guet fréh, considéret, mé hou pèd, er stad é péhani é tehet bout eid er receu, petra e seneñ er cérémonieu e hrei en Escob a p'hou confirmou, péré-é er græceu e receuehet nezé, ha péré-é obligationeu er ré confirmet.

---

### QUETAN ARTICL.

*É péh stad é teliér bout eit receu er Sacremant a Gonfirmation.*

Cablus vehet dirac Doué, tud youank, mar manquet dré hou faut a receu er Sacremant-men : rac Jesus-Chrouist en dès-ean instituet eit cresquein græs ha caranté Doué én hou caloneu, hag eit rein d'oh nerh de feahein anemisèd hou salvedigueah.

Criminéloh-é hoah en n'emb er receu ér stad a béhèd marhuel, rac comettein e hra ur sacrifèj horibl.

Manquein a hum instrujein, pé bihuein ér stad a béhèd marhuel, e zou hum laquat én danjér de verhuel hemb bout confirmet, pé ahoel de vout confirmet é goal stad.

Péré-é enta dispositioneu en inean, ha memb ré er horv, eit receu er Sacremantmen ? 1° Red-é bout badéet; rac er Vadièn e zou en nor ag en ol Sacremanteu aral; 2° Red-é bout ér stad a hræs Doné : rac er Sperèd-Santel ne hra quet é zamenrans én ur galon couciet dré er pébèd ha possidet guet en diaul; ér stad a béhèd, hui e receuou, gûir-é, er haractoér ag er Sacremant-men; mæs ne receuehet quet er græceu nag er secourieu e zon stâguet doh-t-hou; 3° anfin, rèd-é gout er mystérien principalan ag er fé : rac, eit bout gûir grechén, red-é credein ha pratiquein én péh e ansaign el lézen a grechéneah; mæs é raug pratiquein ul lézen, requis-é hé hanâuein.

Quênt bout confirmet enta, tosteit d'er Sacremant a Bénijen eit receu er pardon ag hou ç'ol péheden marhuel. Allas! nag a huéh e hoès couciet ér fang ag er péhèd er sæ caër-hont hou poé receuet guéharal ar er

Fons a Vadiènt! Ér gadoér a bénijen é rid hoah goaid Jesus eit hé golhein l Péh ur bonheur eid oh!

N'hum goutantet quet d'hum laquat ér stad a hræs Doué; hum instrujet hoah ar er Sacremanteu de béré é teliet tostat. Hum instrujet ar mystérieu en Drindèd santel, en Incarnation hag er Rédamption. Gouyet pedenneu er gùir grechén, d'er bihannan, ***Hun Tad péhani zou én nean***, etc. ***Mé hou salud, Mari***, etc. ***Me gréd é Doué***, etc. Gourheméneu Doué ha ré en Ilis.

A zivout en diguemér guet péhani é teliet receu en Eutru Escob, héliet en avisen e rei d'oh hou Pêlean. Dré respet eit-hou, queméret hou cusquemant bráuan, ha drès peb tra, hou péet un dianvès lan a vodesti, a respet hag a zevotion. Un dra vad e rehèh chom ar yun eit bout confirmet; neoah, quement-cé n'en dé quet requis nag ordrénet d'oh idan boén a béhéd.

---

EIL ARTICL.

*Cérémonieu er Confirmation.*

Trugairéqueit Doué, tud youank, rac ma cass un Escob d'hou confirmein, èl ma cas-

sas gùéharal sant Pièr ha sant Yehan de gonfirmein er guetan crechénion ag er vro a Samari.

Quênt rein er Confirmation, en Eutru Escob e houlen assistans er Sperèd-Santel én ur gânnein en hymn *Veni, Creator*, etc., *deit, Sperèd-Santel*, etc. En hymn-zé achihuet, ean hum zistro doh er fidèléd, e sàu é zeourn ar drest er ré e zeli bout confirmet, én ur gonjurein er Sperèd-Santel de zischen ar nehai guet é ol donæzoneu. Beèh presant ér momand-cé, ha pedet guet er brassan tuêmdér.

Er beden-men achihuet, ean e souh é vèd én oleàu sacret, e hra guet-hou ur groéz ar dàl en hani e gonfirm, er galhue dré é hanhue-hadé, én ul larêt : *Me hra ar-n-as er merch a hani er groéz, ha m'ha confirm guet en oleàu a salvedigueah, é hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. Amen.* Arlerh, ean e ra ur jotad d'en hani e gonfirm.

Peb-unan e zeli chom én é léh, bet quen ne vou torchet en oleàu e zou ar é dàl. En oleàu sacret-cé e zou ivl olivéd ha haum caljet en cil é misq égùilé, ha beniguet, yeu-hemb-lid, dré en Eutru Escob canmemb.

Anfin, er Gonfirmation achihuet, en Entrn Escob e retorn doh en Autér, e gonjur er Sperèd-Santel d'hohér é zameurans continuel é caloneu er ré en dès confirmet, e ra dehai é vénédiction, én ur suettein dehai er peah hag er vuhé éternel.

### TRIVÈD ARTICL.

*Er græceu e receuér er Sacremant-men.*

1° Ur hresquans a hræceu hag a garanté doh Doué. 2° Ur hresquans a nerh hag a gouraj eit doug er victoér ar anemisèd er salvedigueah. 3° Er Sperèd-Santel guet é ol donæzoneu. 4° Anfin, er haractoér a grechén parfæt; chetui, tud youank, er græceu admirabl e receuér ér Sacremant-men.

Ean e renehuéou en diabarh a han-oh, e binhuiquei hou ç'inean a hræceu a ziarlhué, hag e gresquou én hou caloneu en tan a garanté Doué.

Ean e rei d'oh nerh ha couraj eit gohér ur brézel continuel de Satan, d'er hed ha d'hou fal inclinationeu.

Open, er Sperèd-Santel, péhani e zou en drivèd person ag en Drindèd, e zischennou -n-oh guet é seih donæzon,

Guet en donæzon a *Furnès*, péhani hou tistâguou doh er madeu ag en doar hag ou touguou de gârein er madeu ag en nean;

Guet en donæzon a *Antandemant*, péhani e rei d'oh sclærdér ag er gûirionéeu principalan ag er fé;

Guet en donæzon a *Gonseil*, péhani e rei d'oh choéjein er péh e vou avantajussan eit gloér Doué hag hou salvedigueah;

Guet en donæzon a *Nerh*, péhani e rei d'oh couraj ha nerh eit hum zilouyein a laceu Lucifér;

Guet en donæzon a *Sians*, péhani e zis-coei d'oh en hènt e gondui d'en nean, hag en danjérieu doh péré é teliet pêlat;

Guet en donæzon a *Zevotion*, péhani hou touguou d'hobér guet joé er péh e zou agréaplan dirac deulegad en Eutru Doué;

Guet en donæzon a *Zoujans* Doué, donæzon péhani hou touguou de respetteîn lézen Doué ha de zoujein é jujemanteu.

Anfin, hui e receuou er haractoér a grechén parfæt. Doué e laquei én hou ç'inean ur certæn merch spirituel, péhani ne vou jamæs effacet. *Con. Trid. Sess.* 7. C. 9.

Ér bed aral memb, ean e hrei hou cloér, mar heèh salvet, hag e gresquon hou tisans-poér, mar hum zannet.

Ér Vadiènt en hou poé receuet er haractoér a groaidur de Zoué, dré er Gonfirmation é tehet de vout soudard de Jesus-Chrouist.

### PUARVÈD ARTICL.

*Obligationeu er ré confirmet.*

Gobér nn implé mad ag er græceu admirabl-zé, trugarêquat en Doué en dès-ind acordet d'oh, ha merhuel qnêntoh eid en ofancein, chetui obligationeu er ré confirmet.

Sel-mui m'é ma précius er græceu hou poé receuet ér Sacremant a Gonfirmation, sel-mui é teliet discoein a hrad vad d'en Doué en dès-ean instituet, hag hum hastein de rein dehou er mercheu brassan a garanté. Hama, hui e houér en hou poé receuet græceu précius a pe oêh bet confirmet, groeit enta un implé mad a nehai. Rac mar n'er groet quet, Jesus-Chrouist hou condannou un dé èl ur servitour paressus hag ingrat a béhani é conz en Aviél. É contrel, ean hou recompansou èl ur servitour fidel, mar tennet pourfit ag é hræceu.

Laquat donæzoneu Doué idan hon treid, e vehé dastumein ar drest hou pèn er gurun ag é vanjanseu terriplan. Pourfitein ag er

græcen e acord d'oh, e zou en ingajein d'acordein d'oh græceu aral.

En douçoni, er houst hnêc ag en oleàu sacret, guet péhani en Escob e hras sin er groéz ar hou tâl, e zou er figur ag er græceu a ziarhlué péré e antréas én hou calon elt pinhuïqnat hou ç'inean, hag ou ç'avertissé de streâuein partout er honst huêc a hep sort vertu.

Sin er groéz-cé hou ç'avertissé hoah eu hon poé recenet er haractoér a grechén parfæt guet ol er seconrieu a béré en hon pou dobér eit donèt de ben a anemisèd hou salvedigueah. Groeit enta hrézel de Satan, d'er hed ha d'er hig. Avouéet guet hardéhtèd é oh croaidnr d'un Doné crucefiet; avouéet a voéh ihuel er fé a grechéneah, memb hag é teliehoh col hon pnhé!

Anfin chonjet penaus er jotad e ras d'oh en Escoh hou ç'avertissé d'andnr peh sort droug quêntoh eid ofancein Doné.

Mæs, èl ma hanàuet é oh goan ha hresq, tosteit liès d'eu tribunal a Bénijen, ha mérîtet monèt liès d'azai doh en daul Vasq, acelîn ma hellehet joeissein het er marhuè ag er græceu précius e hoès receuet.

**Histoér.**

A pe oé deit dé er Pantecoust, èl ma oé Disciplèd Jesus-Chrouist assamblet ol én ur memb léh, cleuet oé bet én un taul é tonèt ag en nean un trous èl ag un tarh-ahuél, péhani e garguas el léh ma oent. Quentéh ind e remerquas èl téadeu a dan, dispartiet en eil doh éguilé, péré e arestas ar bep-unan a nehai. Carguet oent bet ag er Sperèd-Santel, hag ind e gomançàs de gonz peb sort langaj, revé ma inspiré dehai er Sperèd-Santel. Bout oé é Jérusalem Juiffèd servitérion de Zoué, a guement bro zou idan tro en hiaul. Quentéh èl ma oé bet oueit er brud a guement-cé dré er guér, ind hum dolpas ur vanden vras étal en ty, hag ol é oent bet souëhet bras ma cleué peb-unan a nehai en Apostolèd é conz é langaj. Bâmet oent ol, hag ind e laré guet admiration : en dud cé e gonz doh-emb n'en d'int ol a Galilé? Penaus enta en ou hleuamb-ni é conz pebunan el langaj a hur bro? *Act. C.* 2.

*Reflexion.* Er memb Sperèd-Santel e zischennou ar-n-oh a pe vehet confirmet. Ha bout n'er guélehet quet guet deulegad er borv é hobér én hou ç'andret marveilleu

haval doh er ré-zé, credet ferm neoah é tei de binhuiquat hou ç'inean a hræceu bras. Pedet-ean de renehuéein én diabarh a hanoh, ha de rein d'oh er græs de verhuel, èl en Apostolèd, eid er fé, quêntoh eit troein cain de Zoué ha d'hou lézen.

## CHAPISTR VI.

ER SACREMANT A BÉNIJEN. — ER HONDITIONEU REQUIS EID ER RECEU GUET FRÉH.

Pnrefiehet ma oèh, tud yonank, ar er fons a Vadiènt, hou ç'ineaneu en deveḣé neijet de repos ar Galon Jesus, ér momand m'hou poé receuet er Sacremant a Vadiènt, p'en deveḣé Doué hou separet doh hou corveu.

Mæs quentéh èl ma oh deit d'en ouaid a ræson, hou fal inclinationeu en dès hou stlejet d'en droug ha lamet ou brauité guet hou ç'ineanen, ar hou maleur!

Mab-dén, emé er profæt David, e zou teichet d'er péhèd. Ya, emé sant Yehan, ol é omb péherion; ha pihue-benac e lar n'en dé quet péhour, e lar gueu hag hum dromp ean-memb. I. *Joan.* 1. 8.

Péhet e hoès, tud youank, ha péhet e hoès, ar hou maleur! Rac ur péhèd marhuel bemb quin en dès lamet guet-n-oh en inoçans ag hou Padiènt. Ya, hès a huéh, martezé, en e hoès couciet ér fang ag er péhèd, ha laqueit idan hou treid, er sæ caër ha pur hou poé receuet én hou padiènt.

Mæs ne gollet quet couraj; rac un Doué lan a vadeleah, un Doué péhani e houér reihmad péh quer goan oh, un Doué péhani e zesir hou salvein, en dès én e visécricord reit d'oh remædeu eit güellat ol er blesseu e hoès groeit d'hou ç'ineaneu a houdé en ouaid a ræson.

Er remædeu-zé e gavehet ér Sacremant a Bénijen. Azé en en dès Jesus reit d'hou Covézerion er bouvoér admirabl de bardonein d'oh hou ç'ol péhedeu, bras ha bihan. Ean-memb e assur d'oh quement-cé én e Aviél. (*Joan.* 20. 23). Péh ur bonheur eid oh! péh ur garanté tinér a berh Jesus?

Mæs eit bout pardonet ér Sacremant a Bénijen, requis-é d'oh hum zisposein erhat eid er receu. Bout zou dispositioneu necessær quênt, durant ha goudé er covézion.

Ya, pihue-henac e ven gohér covézioneu vad, e zeli, drest peb-tra:

1° Gout ha credein er poéndeu principalan ag er relijion.

2° Examinein erhat é gouscians.

3° En dout ur güir gontrition ag é béhe-deu, guet ur ferm propos n'ou homettou mui jamæs.

4° Ou disclæriein ol, ahoel er ré mar-huel, d'ur Béleg aprouvet.

5° Bout én disposition sincér de reparein, quentéh èl ma hellou, en ofans groeit de Zoué ha d'en nessan.

Leinet en articleu e zou amen arlerh, ha hui hum instrujou ar guement-cé.

---

ARTICL QUETAN.

*Er péh e zell gout ha credein peb crechén.*

Requis-é d'oh, tud youank, eit tostat guet fréh d'er Sacremant a Bénijen, bout instru-jet ag en articleu principalan ag hou reli-jion.

Rac-cé hui e zeli gout ha credein mysté-rieu en Drindéd santel, en Incarnation hag er Rédamption.

Hui e zeli hanåuein er Sacremanteu de béré é tehet liès tostat; gout gourheméneu Doué ha ré en Ilis; hun Tad péhani zou én nean; mé hou salud, Mari; me grèd é Doué; acteu er vertuyeu a Fé, a Espérans hag a

Garanté; er pedair fin dehuéhan, hag anfin hou ç'obligationeu peb-unan én é stad.

Péguement e hra maleurusemant covézioneu fal, manq a vout instrujet! Credet ferm enta é hès un Doué crouéonr d'en nean ha d'en doar, un Doué péhani e recompançon un dé er ré vad, hag e bunissou er ré fal. *Hæbr.* 11. 6.

Credet ferm é hès un Doué é tri person distinguet en eil doh égilé, en Tad, er Mab hag er Sperèd-Santel : en Tad zou Doué, er Mab zou Doué, er Sperèd-Santel zou Doué; peb person a nehai e zou Doué, ha neoah n'en dint ou zri meit un Doué hemb quin; rac ind on dès étré-z-hai ou zri ur memb natur; de larèt-é, en natur a Zoué hemb disparti erbet. ***Symb. S. Athan.***

En Tad e zou hemb donèt a hanni nag a nitra; er Mab e za ag en Tad é hunan, hag er Sperèd-Santel e za ag en Tad hag ag er Mab; neoah n'en dès hanni na couhob na puissantob eid en aral. Ou zri é mant a ol viscoah, ou zri ingal é peb tra. ***Memb Symbol.***

O mystèr admirabl! mystèr e vélit hun ol mêlationeu hag hun ol adorationeu. N'er homprenamb quet; neoab ni e zeli er hredein, rac Doué en dès-ean revèlet, hag en Ilis en ansaign ag é berh.

Credet ferm ha comprenet erhat é ma er Mab en dès hum hroeit dén aveid oh.

Adam, hur hetan tad, hag Èv, hur hetan mam, en doé hlesset, dré nu diaboeissans, Majesté infini en Eutru Doné. Bugalé d'Adam ha d'Èv, ni e zou het lodéc én ou fèhèd; ha rac ma oé het nfanset Majesté infini un Doué, necessær-oé, eit reparein en ofans, ur satisfaction ingal doh en ofans. Mæs Adam hag é vugalé assamhl n'ou doé quet a nehai nu hunan er moyand de reparein un ofans quer hras. Rac-cé, dré ur garanté hemb par én hur hevèr, Mab Doué, en eil person ag en Drindèd (ingal é peb tra doh é Dad, Doué èl é Dad, ha hanhuet Jesus-Chrouist hur Salvèr, er Messi promettet), en dès vennet paieiu hun delé; ha chetui penaus eu en dès hum gueméret eit paiein hun delé; Jesus en dès queméret ur horv hag un incan bemb cessein a vont Doué; Jesus é zou het conceuet dré vertu er Sperèd-Santel, étré digosté er Huérhiès glorius Vari, péhani en dès conceuet ha laqueit Jesus ér hed, hemb col é guérhtèd.

Rac-cé, Jesus en dès dihue natur, en natur a Zoué hag en natur a zén; Jesus e zou ar un dro Doué ha dén; Jesus e zou marhuet ar ur groéz eid nnb : soufret en

dès revé ma oé dén, ha reit ur hris hemb som d'é soufrancen revé ma oé Doué.

Jesus en dès asaignet en Aviél, institnet ol er Sacremanteu hag ëtablisset er relijion a Grechéneah. Er Sperèd-Santel hun doug hag hur secour d'hi fratiquein.

Receuet e hoès deja er Sacrement a Vadiênt, martezé chué en hani a Gonfirmation; mæs èl ma oh péherion, requis-é d'oh hou pout recour doh er Sacremant a Bénijen, sustantein hou ç'inean ér Sacremant ag en Autér, guet corv, goaïd, inean ha divinité hur Salvér, santefiein hou ç'alians dré er Sacremant a Briédereah, mar fal d'oh dimécin, hag anfin hum zispos de verhuel santélemant dré er Sacremant a Nouïen. Mæs eit receu er Sacremanteu-zé guet fréh, requis vou d'oh hanàuein er græceu e receuér én-hai hag en dispositioneu santel guet pérè é teliet tostat dehai. Leinet enta guet atantion en drivèd chapistr ag en eil livr-men, péhani hum gav ihuelloh, pajen 104.

Buhé ur gùir grechén e zou ur vuhé a heden. Rac-cé hui e zeli gout *hun Tad péhani zou én nean; mé hou salud, Mari; me govessa doh Doué*, hag en Acten, acelfin ma hellehet adorein Doué liès dré er pedenneu-zé.

Ur gùir grechén e zeli derbel chonj ag er mystérieu principalan ag é relijion : rac-cé hui e zeli gout er *Gredo*, pé *me grèd é Doué*, péhani e zou ur profession a fé en dès lausquet guet-n-emb en Apostolèd, hag é péhani é cavehet en articleu principalan ag er Fé.

Ur gùir grechén e zeli réglein é vuhé ar gourheméneu Doué ha ré en Ilis. Reqnis-é d'oh enta ou gout, eit ma hanàuehet er péh e gomandant d'oh hag er péh e zihuennant doh-oh.

Reqnis-é hoah d'oh gout er vertuyeu a Fé, a Espérans hag a Garanté. Er Fé e zeli bou laquat de gredein ferm ol er péh en dès revêlet en Eutru Doué, hag ol er péh e ansaign en Ilis ag é berh.

Dré en Espérans, hui hou pou ur ferm confians é rei Doué d'oh, dré é vadeleah infini, ol er græccu necessær eit gobér hou salvedigueah ; ha dré er garanté, hui e garou Doué drès peb tra, hag hou nessan èl oh hou ç'hunan a balamort de Zoué.

Hui e zeli ehué bout instrujet ar er péh e sel er pedair fin deluéhan ; de larèt-é : hui e zeli credein é vehet jujet ér momand ma varhuehet hag é yei nezé hou ç'inean d'er baraouis, mar bé caër ha pur assès dirac deulegad en Eutru Doué ; d'er purgatoér,

bet quen n'hi devou paiet hé delé, mar hi dès hoah ur satisfaction benac d'hobér; d'en ihuern, mar bé ér stad a béhèd marhuel; hag anfin é ressuscitou hou corv én dé dehuehan ag er bed, eit bout jujet dirac en ol ha bout lodèc é bonheur pé é maleur hou ç'inean durand el en éternité.

Hui e zeli gout anfin en obligationeu ag hou stad; de larèt-é, hou tevérieu én hou vacation, é quevér er ré e zou ihnelloh eid oh, pé ér memb ranq guet-n-oh, pé izelloh eid oh.

Chetui é bèr guirien, tud youank, er gùirionéeu e zeliet gout ha credein eit receu er Sacremant a Bénijen guet ponrfit ha guet devotion.

## EIL ARTICL.

### *En Examèn a gouscians.*

I. Mar fal d'oh gobér ur govézion vad, hou péet, tud youank, ur soursi particulhér d'examinein perhuéh mad hou couscians, acelfin ma hanàuehet en nombr, en natur ag hou péhedeu eid ou disclérïein d'hou covézerion.

Bout-zou tri sort examèn : en examèn

pamdiêc, en ordinær hag en extraordinær.

En examén pamdiêc e zon en hani e hrér bamdé ag er péhedeu commettet durand en dé. Hui e hel er gobér ar gorv en dé, durand ou labour memb, durand ma oh é monêt de guemér hou prêdeu, ahoel beêh sonrcius d'er gobér bamnoz quênt monêt de gousquêt.

En examén-zé e von avantajus bras eid oh. Mar er groet hamdé, æs bras vou d'oh nombrein hag hanâneiu hou fauteu, quel liès gùéh ma yehet de govessat. Mar er groet hamdé, quênt-pêl hui e hanâuou hou fal deicheu hag er fauteu é péré é couéhet liessan; ha quentéh èl m'hou pou-ind banânet, queméret er résolution ferm ha sincér d'hum gorijein; goulennet pardon guet Doué, hag hum zalhet gùel ar hou coard én amzér de zonèt.

En examén ordinær e zou en hani e hrér ar en ol péhedeu commettet a houdé en dehuéhan covézion.

En examen extraordinær e zou en hani e hrér ar en ol péhedeu commettet durand er vuhé, a p'bum breparér d'hobér ur govézion jeneral.

II. Eit hum examinein erbat, goulennet sclærdér er Sperèd-Santel, hum dennet a

costé, antréet en dondèd ag hou couscians, taulet ur sèl ar hou puhé tremeinet, hag eit ma hum bresantou güel ou fauteu d'oh, chonjet él léhieu é péré é oh bet, én dud e hoès hantet, hag ér honditioneu pé én afærieu e hoès bet.

Repasset nezé én hou sperèd gourheméneu Doué ha ré en Ilis, unan arlerh en aral, ha güélet mar e hoès groeit er péh e zihuennant doh-oh, pé manquet a hobér er péh e gomandant d'oh.

Hum examinet hoah ar er péhedeu capital : güélet penaus en e hoès tosteit d'er Sacremanteu beta bremen, pé hum aqüitet ag en devérieu ag ou stad.

Péhein e hrér dré chonj, dré zesir, dré gonz, dré action ha dré omission. Mar gouyet en nombr ag hou péheden, contet-ind eid ou larèt : mar dé impossibl d'oh gont en nombr, assaiet gout ahoel péguement a amzér é oh bet teichet de gonéhel én-hai, hag ardro pet güéh en dé, ér suhun, pé ér mis, pé ér blai, ha diforhet er sassunieu é péré é couéheoh hessan, ha durand péguement a amzér en en dès padet en acustumans.

Dihoalet neoah a hum vrouillein hag a dorem hou pèn : Doué ne houlen quet guet-n-oh er péh e zou impossibl. Dalhet doh en

aviseu e rei d'oh hou covézerion ar en articl-men, ha beèh sur é vou pardonet d'oh, dré en assolven, er péhedeu n'ancoéhehet quet dré ou faut. Assès-é ma quemérehet, eit hum examinein, er boén, er sourci e guemérebeh eit dissoh guet avantaj ag un afær serius pé a vrassan conséquans.

---

TRIVÈD ARTICL.

*Er Contrition hag er Ferm propos.*

Arlerh m'hou pou clasquet perhuéh mad ol hou péhedeu, groeit hou possibl eit m'hou pou ur hæ carantéus hou pout èl-cé ofancet Doué, ha queméret ur ferm resolution d'hum gorijein prestan ma hellehet, ha de verhuel memb quèntoh eit retornein hoah d'hou péhedeu marhuel.

Queméret scùir ar er profæt David, péhani e zischenné liès én dondèd ag é gouscians eit considérein é ol béhedeu dirac en Eutru Doué, guet ur galon glaharet bag anquinet (*Ps.* 38). Perpet en ou güélé dirac é zeulegad, bag hemb cess é houlenné pardon (*Ps.* 50). Caijein e hré liès a huéh ludu guet er bara e zaibré, dareu guet en ivaj e guéméré, ha glubein e hré memb liès é

hulé é ouilein ar é fanteu passet. (*Ps.* 101 *ha Ps.* 6.)

Hemb contrition, ne recenehet quet er pardon ag hou péhedeu dré en assolven; hag eit ma vou mad ha véritabl hou contrition, requis-é ma vou diazéet én hou calon dré santimanteu a fé hag a relijion, ha ma sellehet hou ç'ol péhedeu, ahoel ol er ré marhuel, èl er brassan droug e helleheé arihue guet-n-oh.

Hou catechim e ansaign qnement-cé d'oh, a pe lar d'oh é teli hou contrition bout intérior, surnaturel, souveræn ha jeneral; de larèt-é é ma requis :

1° Ma tei ag en dondèd ag hou calon, rac er galon-é en dès péhet é causantein d'en droug, ha Doué e sel doh er santimanteu ag er galon quêntoh eit doh er honzeu. Rac-cé mar goulennet pardon a vèg hemb quin, Doué n'hou pardonou quet. Goulennet enta pardon én ul larèt a galon guet er profæt David : ô men Doué! cronéet én-han nr galon neluét! Renehnéet ol en diabarh a han-an dré er santimanteu glaharussan ha carantéussan! *Ps.* 50.

2° Requis-é ma tei a ziarlhué, ma vou laqueit én hon calon dré er Sperèd-Santel ha diazéet én-hi dré er guirionéeu hag er

ræsonieu e ansaign d'oh hou fé, de larèt-é, é teliet hou pout quæ, nonpas rac m'hou tisinour hou péhedeu dirac en dud, pé ma hrant un domaj tamporel benac d'oh, mæs rac ma tisplijant de Zoué ha m'on dès groeit d'oh col hou paraouis ha mélitein en ifuern.

3° Requis-é m'hou pou mui a guæ é huélèt en ofans e hoès groeit de Zoué, eid é hnélèt en ol drougueu aral, ha ma vehet prest d'andur peb sort droug, er marhue memb, quêntoh eit comettein ur péhèd marhuel. Rac-cé hui e zeli considérein er péhèd él un droug brassoh eid ur hol ag un tad, ur vam, pé ag ur som argand. Neoah n'en dé quet necessær ma ridou hou tareu, èl ma hrant ordinæremant a pe gollér un tad pé ur vam.

4° Anfin requis-é m'hou pou quæ ag en ol péhedeu a béré en hum santet cablus, ahoel ag hou péheden marhuel. Ol er péhedeu marhuel e vélit en ifuern; hui e zeli enta hou pout contrition a nehai ol. Manqnein a gontrition a zivout ur péhèd marhuel hemb quin, e zou manquein d'unan ag er honditioneu requis eid er güir gontrition.

Mar e hoès quæ hou pout ofancet Doué, rac m'é ma infinimant mad, infinimant dign de vout càret, hui e hoès er gontrition parfæt, péhani e justeli er péhour guet en desir ag en assolven.

Mæs mar e hoès quæ hou pout ofancet Doué, rac ma hoès méh hou pout comettet er péhèd, collet hou paraouis ha mélitet en ihuern, ne hoès meit er gontrition imparfæt, péhani neoah hou tisposou de receu er pardon ag hou péhedeu dré en assolven, meit ma lamou ag hou calon er volanté d'er retorn d'er péhèd, ha ma comanchet cârein Doué èl er vamen ag en ol santeleah. (*Conc. Trid. sess.* 14. *c.* 4.

Queméret enta er résolution de gol tout, quèntoh eit gobér ur péhèd marhuel. Renonciet d'hou c'ol fal deicheu; chanjet a vuhé, pèleit guet er brassàn sourci doh en ol ocasioneu a béhèd; rac dré er chanjemant a vuhé é hanàuet mar e hoès ur guir gontrition.

Hag èl m'é ma er gontrition un donæzon ag en nean, pedet Doué d'hé acordein d'oh, ha béet sur é tischennou én hou caloneu mar groet guet atantion er réflexioneu-men :

1° Considéret péguement en e hoès ofancet Doué a houdé en ouaid a ræson; groeit réflexion ar en nombr, er malis hag er vrastèd ag hou péhedeu.

2° Considéret en e hoès ofancet un Doué infinimant mad, un Doué lan a santeleah, er santeleah memb; en e hoès blesset dré hou péhedeu é Vajesté infini, hag hum chervijet ag é zonæzoneu memb eid en outrajein.

3° Considéret er péh en dès anduret Jesus eit hon péhedeu ; considéret penaus hou péhedeu en devoé cn stâguet doh ur groéz. Taulet ur sèl ar ur graceñ henac, ha considéret ha chonjet penaus é ma hon péhedeu en devoé tachet èl-cé Jesus doh ur groéz, trézet é zeourn hag é dreid guet en tacheu, el laqueit én ur stad nuah ha méhus, placet ur gourôn spern ar é hèn, goleit é gorv a houlieu, ha laqueit é hoaid de ridèc.

4° Anfin considéret en e hoès, dré hou péhedeu marhuel, collet hou paraouis ha mélitet en ihuern.

---

PUARYÈD ARTICL.

*En disclération ag er péhedeu.*

Pedet Doué, tud youank, d'hou ç'adressein doh er hovézour en dès ean-memb choéjet eit hon condui én hènt ag hou salvedigueah. Ne güitet jamæs hemb ræson en hani en dès destinet d'oh hag é péhani en e hoès confians.

Arlerh ma hoès examinet mad hou couscians ha goulennet, güellan ma hellet, pardon guet Doué ag hou ç'ol péhedeu, tosteit guet confians d'er gadoér a hénijen.

A p'en d'oh déhet é covézour, chonjet é

talb léh en Eutru Doné vis-a-vis d'oh, hag en en dès er bouvoér admirabl de huellat ol er blesseu e hoès groeit d'hon ç'mean. Ne hortet quet m'hou pedou de gomans.

Groeit sin er Groéz; laret *me govessa doh Doué*, beta *dré me faut*, laret péguement e zou a hondé hou tebuében covézion; mar hou poé, pé mar n'hou poé quet receuet en assolven; mar hou poé manquet a zisclérièin ur péhèd marhuel benac én bou covézioneu aral, ha perac en hou poé manquet; disclériet nezé ol bou péhedeu guet ur galon glaharet hag humilet, èl ma santet en e hoès ind groeit, hemb ou hresquein nag ou bihannat, disoleit d'hou covézour er circonstanceu e gresq, pé e vihanna, pé e chanj en espès a nehai; laret en nombr, mar er gouyet, ha mar dé impossibl d'oh er gout, laret ahoel pet gùéh é couéheoh ér péhedeuzé, pé én dé, pé ér suhnn, pé ér mis, pé ér blai, ha durand péguement a amzér en en dès padet en acustumans. Dihoalet a guhein ur péhèd benac dré véh pé dré zoujans. Laret-ind é bèr guirieu, ha ne hortet quet ma veint goulennet guet-n-oh.

Arlerh m'hou pou disclériet tout bou péhedeu, goulennet guet Doué pardon a nehai, én ur achihue *me govessa doh Doué.*

Rescondet guet güirioné d'en ol interrogationeu e vou groeit d'oh : cheleuet mad en aviseu e vou reit d'oh : chonjet e conz Doué ean-memb doh-oh dré guénen hou covézonr. Receuet a galon vad er hénijen e rei d'oh, hag ahoeisset a volanté vad d'er péh e jujou a zivout en assolven.

Mar ra d'oh en assolven, nezé, hou pèn pléguet izel, hou teonrn joéntet, goulennet pardon guet Doué a greis hou calon, én ul larët en act a gontrition; chonjet nezé é oh étal troèd croéz Jesus; sterdet-hi a speréd étré hou tivréh, eit ma ridou é hoaid ar-n-oh eit hou purefiein adal er pèn het en treid.

Sortiet guet respet ag er gadoér; trugairéquett Doué mar e hoès receuet en assolven; hum humiliet mar dé het refuset d'oh, ha groeit hou possibl eit hi mélitein prestan ma hellehet.

---

#### PUEMBVÈD ARTICL.

*Er Satisfaction de Zoué ha d'en Nessan.*

I. Ofancet e hoès en Eutru Doué, just-é enta ma reparehet en ofanceu e hoès groeit dehou. Ean e bardon d'oh, dré en assolven, hou péhedeu, güir-é, mæs n'hou télivr quet dré-zé ag en obligation d'hohér pénijen.

Hou pénijenneu, hou ç'œvreu, n'en dint nitra a nehai ou hunan, guir-é; mæs er méliteu a varhue hag a bassion hur Salvér hrei dehai bout aqùitus eit hou péhedeu.

Open, er boén éternel, déliet d'er péhedeu marhuel e hardonér d'oh dré en assolven, e zou hès chanjet é poénieu tamporel, a béré é vou ret d'oh hum zelivrein ér bed men dré hou ç'œvreu mad, pé ér bed aral é andur poén ér purgatoér.

Hâ penaus paiein en delé-zé ?

1° É acomplissein perhuéh mad er hénijenneu e rei d'oh hou covézerion.

2° É andur guet patiantèd hag é ofrein de Zoué er poénieu e arihue guet-u-oh ér bed men.

3° É hobér peb sort œvreu mad, èl m'en dé é pedein, é yunein, é rein en aliézon, etc.

4° É hounit en induljanceu e acord en Ilis.

Héliet exampl er roué David, péhani, deustou ma houyas é oé pardonet é béhedeu dehou, e scùillas dareu ar nehai noz ha dé, e yunas, hum husquas a dreu rust, hag e sàuas liès duraud en noz eit pedein.

Neoah, tud youank, n'hum aviset quet d'hobér pénijenneu calet hag extraordinær, hemb avis nag hemb permission hou covézerion.

II. N'en dès chet ehué a bardon aveid oh, ma ne vennet reparein en domaj e hoès groeit d'hou nessan én é mean, én é inonr, én é gorv pé én é zanné.

Groeit enta hou possibl eit tennein ag er stad a héhéd ol er ré e hoès douguet d'er hometteïn.

Sànet, gùellan ma hellehet, a zan en treid, er ré e hoès disinouret dré hou coal gonzereahen.

Dizomajet hou nessan, mar e hoès ean lairet, pé blesset, pé er pareit a hounit é vara.

Ma n'hellet reparein en tont ar un dro, groeit ahoel er péh e zou én hou pouvoér, hag hou pet intantion d'hohér dehou satisfaction antiér, quentéh èl m'hou p'ou er moyand d'er gobér.

**Histoér.**

Ur missionér a Constantinopl e verch en histoér-men e unan ag é lihéreu : ur hrechén youank-flam, e lar-ean, hum gavas de veàuein un dé ma oé doh hum zivertissein guet é gansortèd. Er ré-men e bourfitas ag en ocasion-zé eit gobér dehou renonciein d'é fé. Ean e sentas doh-t-hai ar é valeur.

Ean e guemèras, én efféd, un habitemant

turk, eit rein d'antand é quité lézen er Grechénion eit quemér hani er Turquéd.

A pe ziveàuas, ean e hnélas, mæs rai zehuéhat, er faut en doé groeit, hag en danjér é péhani en en doé hum laqueit.

Hag én effed, é renonciein d'er fé, ean hum zanné eit jamæs; é quitat en habid turk-hont, hag é retorn a nehué de relijion Jesus-Chrouist, ean hum laqué én danjér a gol é vuhé; rac en Turquéd e vassacré er ré ag ou lézen hum hroé crechénion.

Petra e hrei er peur queth dén ynnankcé, broudet noz ha dé dré er rebreicheu ag é gouscians?

Acourajet dré ur secour a ziarhlué, ean e yas de larèt d'ur missionér en en dné queméret er ferm résolution de reparein er scandal en doé reit, ha dé quitat en habid turk e oé ar é gain, coustet en devehé coustet dehou.

Henen e gonseillas dehou quitat é vro quêntoh eit hasardein èl-cé é vuhé, hag hum laquat én danjér de gol hoah é fé.

En dén youank-cé bum daulas dnh é dreid, e govessas dehou ol é héheden guet er brassan glahar. Er missionnér-zé e santas en en doé Doué græceu particuliér d'acordein d'en dén-men. Ean e ras dehou enta aviseu mad a güellan ma hellas.

Un dé, en dén youank-cé, goudé m'en doé comuniet, e gùitas en habideu turkhont, hag hum ziscoas é publik guet habideu aral, eit reparein é faut.

Quentéh èl m'er gùélas en Turquèd, ind hum daulas ar nehou guet furi, er goal-drettas bag er honduyas d'er prison : ha caer ou doé en ingajein de renoncicin d'é fé, ean e zalhas ferm doh-t-hi bet er fin ag é vuhé. Ind er hondannas d'er marhue; hag en ol er gùélas é avans guet joé, hag én ul larèt é chapelet, tremalia er blacen m'er honduyèt eit bout dibennet.

Arihuet ma oé ér blacen-zé, ean hum laquas ar é zeuhlin, e hras sin er groéz, e recomandas é spered én inean de Zoué, hag e zalhas é zeulegad sàuet tremaha en nean, beta quen ne receuas en taul ag er marhue!

Er Grechénion e oé ar el léh e drampas guet respet ou mouchèdeu én é hoaid; e ras ur som argand eit guellout cassein guet-hai é restajeu précius, hag er sellas èl martyr.

*Réflexion.* Péh ur houraj! Na brasse ur reparation! Ér Sacremanteu en en doé cavet en nerb-cé! Ne zelhet jamæs, tud youank, hum laqual én danjér a béhein; mæs goudé ma hoès bet er maleur d'ofancein Doué, hum hastet de monèt de receu

er pardon ér Sacremant a Bénijen, ha d'hobér er reparationeu e zeliet.

## CHAPISTR VII.

AVISEU FORH POURFITABL A ZIVOUT ER GOVÉZION.

Mar covesset hou péhedeu, tud youank, guet dispositioneu santel, Jesus, Doué misércordius, e acordou d'oh er pardon a nehai. *Joan.* 1. 9.

É vadeleah e zou hemh musul é hou ç'andret. Ean e houér reih mad é oh bresq, goan ha teichet de béhein. Ean e hanáu reihmad ol hou fauteu. Hou covézerion en dès carguet d'ou fardonein d'oh.

Péhet e hoès.... Sàuet, sàuet enta prontemant ha ridet d'hum durul doh treid hou covézour, guet er memb santimanteu ma ridas er Mab prodig d'hum durul étré divréh é dad.

Avouéet dehou hou fauteu ; laqueit dirac é zeulegad en histoér trist ag hou puhé. É aviseu mad e rei sclærdér d'hou sperèd ; é gonzeu charitabl e dinérei hou calon ; é gonseilleu santel e zisolei d'oh peinjeu er goal sperèd ; en nerh hag er græceu e receuehet ér Sacremant a Bénijen e. virou doh-oh a gouéh é laceu Lucifér én amzér de zonèt.

Ma ne veoh quet fidel de vonèt de govessat liès, prontoh ha liessoh é conéhehet ér péhèd. Un péhèd hou stleijou d'un aral, ha quênt pêl hui hum acustumou én droug, èl ma hum aconrs ul lon friand de monèt de hærein en èd. Qnênt-pêl el liameu hou ç'ariou ér péhèd, e zei de vout crihue ha calet èl hoarn, hag, haval doh Augustin, perderi hras hou pou doh ou zorein.

Satan e houér reih mad péh qner précius-é er remæd e zou doh hou cortoz ér gadoér a hénijen; rac-cé, ean e hrei é possibl eit hou pêlat doh-t-hi.

Durand en tantation, ean e vantou d'oh er plijadurieu e gavehet ér péhèd ; can e larou d'oh é vou impossibl resistein doh en nerh ag hou fal inclinationeu. Mæs mar couéhet ér péhèd, ean e gresquou en droug dirac hou teulegad. Ean hon scontou guêh-t'er-huêh, dré ur méh, ur berderi, un doujans hag un dihoustedigueah bras.

Ah! ne cheleuet qnet, mé hou conjnr, en traitour miliguêt-cé! Rac-cé, pe larou d'oh méh, méh hon pou dirac hou covézour; rescondet dehou : pêla, Satan; me hovézour ne hanâu me sieu meit én tribunal a hénijen. Inou é talh léh en Eutru Doué, Inou é tisclé-riau dehou me houscians idan er brassan

segrèd, ha me zou sur é ma prest d'andur mil martyr quêntoh eit disolein en distéran a me fauteu.

Pe larou d'oh : rai vras-é hou pébedeu ; rescondet dehou : pêla, Satan ; ean en dès er bouvoér de bardonein péhedeu brassoh hoah eit me ré bag en dès liès memb ou fardonet dré en assolven.

Pe larou d'oh : rai vil, rai abominabl-é er péhedeu-zé ; rescondet : pêla, Satan ; rac é ziscoharn en dès cleuet ré viloh hoah. Ean en dès hanàuedigueah a ré abominaploh hoah.

Pe larou d'oh : petra e chonjou hou covézour a han-oh ? rescondet : pêla, Satan ; ean e chonjou é vein nn inean courajus ; ur hrechén lan a nerh hag a fé, hag é tesiran salvein me inean, coustet e goustou ; ean en devou memb istim a han-an dirac Doué, ean en devou confians ém hovézion, hag e drugairéquei Doué ag er houraj en devou reit d'ein.

Pe larou d'oh : pénijennen calet e vou reit d'oh ; rescondet : me zrompein e fal d'oh, Satan ; rac me houér ne rei jamæs pénijen erbet d'ein drest me nerb, na mui eit ne vélitan. Open, ean on rantou d'ein scan hag æs dré é acourajemanteu. Pe laron d'oh : ean e refusou en assolven d'oh ; rescondet : hoah ur

huéh, Satan, me lorbein e fal d'oh; rac n'hellou quet hé refusein d'ein p'hé méritein, ha quel hès gûéh m'hé refusou, é vou eit mem bonheur, eit men gounit de Zoué. N'en d'on quet é poén petra vou laret a han-an, ma n'em gûélér quet doh en daul Vasq. Hanni n'en dès droéd ar en articl-zé, meit me hovézour.

Pe larou d'oh : gonrdouset vehet; rescondet : pêla, Satan; rac sur-on a gavouêt ém hovézour nn tad, ur brér, un ami mad ha fidel, ur médecinour abil hag un avocad puissant.

Tad carantéus, ean en devou er brassan soign ha sourci a han-an, mil gûéh mui eid en hani en dès reit d'ein er vuhé ag er horv.

Brér miséricordius hag ami fidel, ean e bartajou me foénieu guet-n-ein; ean e astennou é zeourn charitabl eit me secour; haval doh sant Ambroès, ean e ouilou er hetan ar men disordreu.

Médecinour spirituel, ean e huellei de ol er blesseu e mès groeit d'em inean.

Doctor aviset mad, ean e ziscoei d'ein er fæçon de laquat reihtèd én afærieu a me houscians.

Conduyour fidel, ean em laqnei én hènt dret hag e sonnei me faseu. Bugul évéhus,

é ol joé, é ol vad e von me félat doh en danjér ha men goarantein dob m'anemisèd.

Haval doh ur bugul mad, ean e santou ean-memb én é galon en droug e ra d'é zavaden, quel bès guéh ma vou requis dehou hum cbervijein ag é hualen eit hi dégass d'er vanden. A pe bunissou, santein e hrei én é galon er péh e sant un tad péhani hum huél forcet de gorijein é groaidur eit conservein é vuhé.

Héhet enta, tud youank, en aviseu-men :

1° Covesseit, mar dé possibl, peb puemzèc dé, pé ahoel ur huéh peb mis.

2° A pe huélehet é vou crihue hou tantationeu, ne bortet quet ma couéhehet ér péhèd eit monèt de govessat.

3° Mar e hoès bet er maleur de gometein ur péhèd marhuel benac, quèrhet d'er bovessat prestan ma hellehet.

4° Ne gùitet jamæs hemb ræson er hovézour e banàu muihan hou couscians, hag é péhani en e hoès confians.

5° Mar e hoès comettet ur péhèd bras benac, laqueit idan hou treid ardeu er goalsperèd, péhani e hrei é bossibl eit rein méh, perderi ha doujans eid er hovessat.

**Histoér.**

Thomas a Gantipré e assur penaus un dén e zas un dé d'hum durul doh treid Pièr Carbord, arhescob a Sens, eit goulen guethou en assolven ag ur péhêd bras. Arlerh er govézion, er péhour e houlennas guet é govézour mar boé pardon aveit-hou. Ya, Doué hou pardonou, emé en Arhescob, mar groet pénijen. Ah! gobér pénijen, e rescond er pénitand, reit d'ein en ham e garehet, m'hi groeit perhuéh mad, ha bout é vehé requis d'ein scùil betag en dehuéhan tapen a men goaid! En Arhescob, souéhet é huélet dispositioneu santel en dén-zé, e scùillas dareu a joé, hag e ordrénas dehou gobér ur certæn pénijen durand seih vlai hemb quin. Quin meit durand seih vlai, e rescond er péhour! N'hi groéehet memb meit durand tri dé, emé en Arhescob. Ah, mé hou conjur; emé er pénitand, reit t'ein ur bénijen calet! Ur *Bater* hemb quin, e rescond quentéh en Arhescob; a berh Doué é comandan d'oh, ha me zou sur en hou pardonou. N'en doé quet hoah achihue er honzeu-zé, ma couéhas en dén-bont doh é dreid én ur huannadein; ha monguet ma oé guet er glahar ha guet er joé, can e varhuas é presans en Arhescob,

péhani e assuras queutéh d'er fidéléd é credé ferm é oé deja én neau.

*Réflexion.* Admiret, tud youank, madeleah en Eutru Doué e quevér er péhour-zé! Un tad, haval doh en Arhescob-hont e zou doh hou cortoz ér gadoér a bénijen. Ridet enta d'hum durul étré é zivréh, eau hou pardonou hag hou receuou guet charité, ne vern péh quer cablus-oh.

## CHAPISTR VIII.

### ER COMUNION.

Salvein hou ç'ineaneu, tud youank, e zou drès peb tra desir Jesus Salvér er bed. N'en dès chet hum goutantet a instituein er Sacremant a Bénijen, eid acordein d'oh er pardon a hou péhedeu, é garanté, éu hou ç'andret, eu dès hoah en donguet d'instituein er Sacremant ag en Autér eit mâguein hou ç'ineaneu.

Ah! péh téad e hellou gobér d'oh comprenein péh queu excellant-é, péh quer brasé er mercheu a garanté e ra Doué d'oh ér Sacremant-cé, péh quer précius-é er fréh e hellet tennein a uehou, ha guet péh dispositioneu santel é teliet er receu. Groeit ahoel ur réflexion benac ar guement-cé, revé ma oh capabl.

## ARTICL QUETAN.

*Péh quen excellant-é er Gomunion.*

Ne hoès, tud youank, meit considérein pihue e receuet ér gomunion, ha hui e santon péh quer précius-é.

Pihue e receuet-hui a pe gomuniet? Jesus Doué ha dén; Jesus, corv, goaid, inean ha divinité; Jesus péhani hum ra d'oh é gùirioné hag ent mâguein hou c'ineaneu. Naren, n'en dé quet ur prins, ur roué ag er hed e za d'hou visitein; mæs Jesus, roué en nean hag en doar, Jesus, juj er ré vihue hag er ré varhue.

Er Brofætèd, er Batriarchèd gùeharal en doé un desir bras d'er guélèt.

Er Huérhiès en douguas durand nàu mis étré hé digostè, er soignas, er mâguas guet er sustans ag hé halon. Sant Jojeb en douguas liès étré é zivréh.

En Ælèd hag er Sænt er guél bremen fasoh-fas é ranteleah en nean; péh ur honheur eit-hai, e laret-hui; mæs péh ur honheur aveid-oh hui-memb receu Jesus ér gomunion! Ne hellet er guélèt, gùir-é, meit guet deulegad er Fé; ne hellet quet en doug, gùir-é, étré hou tivréh él sant Jojeb hag er

Huérnhès; ne hellet quet er cheleuèt é predég ean-memb é Aviél, hag er guélèt guet deu-legad er horv èl en Apostolèd; mæs hui e hoès ur honheur hrassoh goah eit henéh.

Dré er gomunion, ean e zischen én hou caloneu hag hum ra d'oh tout antiér. Petra! un Doué e zischen én hou calon, hum ra d'oh tout antiér, hum joént doh-oh én ur fæçon quen admirabl, ma tet, én ur certæn fæçon de vout ur Jesus aral arlerh er gomunion! Péh un mour! Péh ur honheur! Péh ur vadeleah! Deustou m'é ma Jesus Doué, hag un Doué ol-huissant, ne hel quet gohér ur miracl hrassoh én hou ç'andret, p'en dé guïr en hum ra d'oh ean-memb tout er péh m'é ma.

Un tad e lausq é vadeu guet é groaidur; ur vam e den un tam ag hé bêg eid er rein d'hé merh; mæs Jesus hum ra d'oh ean-memb.

Doué e hel crouéein mil hed aral caëroh eit henen; mæs petra e hel rein d'oh davantaj, arlerh m'en dès reit d'oh, hag eit sustantein hou ç'ineaneu, é gorv de zaibrein hag é hoaid de ivèt!

O puissans! ô caranté infini men Doué! ô miracl en ol miracleu! Laramh enta guet er profæt: mèn é ma er bobl ar en doar e

zou quen eurus ha quen inouret èl er bobl crechén, pehani en dès un Doué quer mad; un Doué péhani n'hum goutant quet de visitein é serviterion, ean bnm ra hoah dehai eit mâgadur?

**Histoér.**

Ér blai deuzéc cand dèc ha puar-niguènd, e arihuas, ér guér a Baris, er miracl bras men :

Ur voès peur en doé queméret huéh real é prest guet ur Juif, pébani bé forças de lezel hé broh propan étré é zeourn eid assurans ag hé rambourseınant.

A pe arihuas Pasq, er voès-cé e houlennas hé broh eit monèt de gomunien. Ya, emé er Juif, mæs é condition ma tégassehet d'ein en hosti e receuehet. Er voès maleurus-cé e gassas dehou én efféd en hosti santel hi doé receuet. Er Juif er posas de guetan ar ur banq hag er piquas guet ur ganifl, ha quentéh, ô tra souéhus, guèlèt e hrér er goaid é ridèc a neboul

Deustou de guement-cé, ean e blantas un tach én hosti a dauleu marhol, hag er goaid e ridas boah davantaj : arlerh, ean en taulas én tan, a bébani é sortias én ur neijal drè en ty. Er Juif barbar en atrap hoah

eid en turul én ur chandronad deur berhuidant, ha quentéh en deur-cé e zas de vout rû èl er goaid. Anfin, en hosti santel e sàuas drest en deur beta quen ne zas ur voès devot d'er hemér ha d'er hass d'hé ferson.

Henen e avertissas é Escob, péhani e interrojas er Juif, hag er Juif e avouéas dehou tout é dorfæt; é voès hag é vugalé hum gonvertissas, hag e receuas, a zorn en Escob, er Sacremanteu a Vadiént, a Gonfirmation bag ag en Autér. Mæs en torfætour e varhuas én é béhéd. Er justis e hras el losquein é bihue. *(Histoér ag en Ilis, ér blai* 1290.)

***Réflexion.*** Ur miracl quer bras e zeli, tud youank, cresquein hon fé ha caranté, é quevér Jesus presant ér Sacremant ag en Autér.

---

### EIL ARTICL.

*A garanté Jesus ér Sacremant ag en Autér.*

Ya, tud youank, Jesus n'en dès chet hum goutantet a hum hobér dén, a zonèt ar en doar, a soufrein hag a verhuel eid oh, ean en dès hoah vennet hum rein d'oh tout

antièr quel liès guéh ma tostehet d'er gomunion.

Ya, Jesus e ven hum rein de ol é vugalé; d'er ré couh èl d'er ré yonank, d'er ré peur èl d'er ré pinhuiq, d'er sujité èl d'er rouanné, d'er ré clan èl d'er ré yah. Nonpas ur huéh hemb quin, mæs quel liès guéh m'hum laqueint ér stad de dostat dehon; bamdé mar carant; nonpas én ul léh hemb quin ag er bed; mæs én ol léhieu ma vou ofret er sacrefis ag en Overeu; nonpas hemb quin de ol er ré e yei d'er receu én é ilsieu, mæs hoah de ol er ré ma vou casset.

Ean e chomou memb én tabernacleu, idan en aparans ag er bara, eit ma hellou en ol monèt d'er visiteiu a pe gareint, ha de receu é hræceu hag é vénédictioneu.

Pihue en devehé guellet credein en en devehé Jesus pousset quer pêl é garanté én hur hevér?

P'hur behé assistet ér goén dehuéhan e hras guet é Apostolèd ér momand-hont ma instituas er Sacremant ag en Autér, pihue a han-amb en devehé jamæs guellet chonjal ér péh e yé Jesus d'hobér?

Sel-mui ma considéran ha ma interrojan Jesus ér Sacremant ag en Autér, sel-mui é cresq me admiration hag é santan en tan ag

é garanté, hemb guellont espliquein er péh e santan.

O Jesus, perac en hnm ret-hni èl-cé de vab-dén? Assès en e hoès-ean cáret; hui e hoès hum hroeit dén, ha marhuet-oh ar nr groéz eit hur salvein; montet e hoès de lein en nean, joeisset bremen ag hon cloér ha chomet én hou repos éternel. Discoeit e hoès d'en ol en hènt de monêt d'ou cavonèt.

Mæs, e rescond Jesus, me ol joé, me ol vad-é chom guet hugalé mab-dén ar en doar, hag ind em havou ér Sacremant a me haranté.

Mæs, me Salvér carantéus, pe vennet chom guet-n-emb ér Sacremant ag hou caranté, heèh én-hou én ur fæçon nobl ba royal; hum zıscoeit ar en Antér gnet nl er splandér ag hou majesté. Discoeit d'en ol nn armé a Ælèd tro-ha-tro d'oh a bep tu d'en Autér; dré-zé, mui a respet e von aveid nh, ha hihannoh é vehet outrajet ér Sacremant-cé.

Guir-é en dra-zé, e rescond Jesus; mæs p'hum ziscoéhen ér fæçon-zé, pihue e hel-lehé pad ém fresans? Pihue e hellehé tostat d'ein ha conz doh-ein?

Ahoel, me Jesus, permettet ne vehet cavet ér Sacremant-cé meit ur huéh ér hlai, hag én ul léh hemb quin ar en doar, é Rom

bemh quin; ne ret meit d'en Tad santel er Pab er bouvoér admirabl de chanjein er bara én hou Corv divin, hag er gùin én hou Coaid adorabl, hag ol en dud a ziar en doar en devou nezé mui a hireah hag a zesir de monèt d'hou cùélèt ha d'hou ç'adorein.

Mæs e rescond Jesus, pe hrehen quement-cé, petra vehé ag er ré peur, er ré couh, er ré mahignet hag er ré clan ? N'hellehent jamæs, ér fæçon-zé, m'en gùèlèt ha me havouèt ér Sacremant a me haranté. Ha mé, me ven hum rein d'en ol, d'er ré peur ha d'er ré humbl é spécial.

Hama, me Jesus, beèh istroh eid én ul léh, ér Sacremant ag hou caranté, eit beut gùèlet, visitet, adoret ha receuet guet hou cùir servitérion; mæs ahoel n'hum ret quet d'er béherion, ne zischennet quet é calonen lous er ré en devou en hardèhtèd de dostat d'oh ér stad a béhèd, digueoret quêntoh nezé en doar idan ou zreid eit ma couchemt bihue én ihuern.

Guir-é, e rescond Jesus, un torfæt horibl e gomet ol er ré em receu ér stad a béhèd marhuel, ha me zou puissant assès eid ou flastrein hag ou herhonein dirac en ol; mæs me haranté, me miséricord e hra d'ein patiantein, ha ne vein quet coutant meit a

p'hum huélein joéntet, dré er gomunion, guet er ré em hàr. Debuéhatoh me rantou justis de bep-unan.

Anfin, me Jesus, beèh presant hemb quin ér sacrefis ag en Overen, rac mar chomet goudé ar en Autér, lojet vehet é ilisien peur, é tabernacleu distér, er grechénion memb n'en devou quet soign a zressein hou palæs ar en doar.

Lausquet vehet liès hou c'hunan él léhieuzé; durand suhunieu antiér, hanni n'en dei d'hou visitein. Open, lod ag er ré e antréou én hou c'hilsieu hum zalhou hemb respet én hou presans, hag hou c'ofançou memb.

Guir-é en dra-zé, e rescond Jesus; mæs ne vennan quet, a gaus d'er ré fal, dilezel ér boén hag én abandon er ré em hàr; me ven hout abri ha retirans en ol ineaneu fidel. Ha chetui perac é on hag é vein bamdé guethai, bet er fin ag er bed, acelfin ma helleint me havouèt é peb amzér hag é peb momand; tostat d'ein, conz doh-ein, discoein d'ein ou ol dobérieu, cavouèt én-an un tad carantéus, ur secour bras én ou ol dobérieu, ur honseillour én ou ol procæsieu, un dihuennour én ou ol goandér bag ur honsolour én ou ol affictioneu. O caranté! ô madeleah infini Jesus ér Sacremant ag en

Autér, pihue e hellou jamæs ha comprenein?

Ah! pe hrehé er grechénion réflexion ar guement-cé, ne vehé quet necessær gobér quement a bredêgueu, a retrêdeu hag a vissioneu eit taiein er frim hag er scorn ag ou baloneu. Er momand e bassamb guet Jesus e gavamb forh hir; requis-é memb hur pressein eit tostat de Jesus ur huéh benac én amzér. Neoah hur pourfit-é monét d'er receu. Beèh enta, én amzér de zonèt, caranteussob doh Jesus ér Sacremant ag en Autér.

**Histoér.**

Doué en dès groeit liès miracleu bras eid anoncein d'en ol é ma present ér Sacremant ag en Autér. M'hum goutantou a scrihuein amen er circonstanceu ag ur miracl bras e arihuas ér guér a Gonstantinopl, er blai puemb cand deu ha bantér-band.

En amzér-zé, er gustum e oé rein d'er vugalé bihan er berbonadur e chomé ar en Autér arlerh comunion er fidèléd. Croaidur ur Juif, él ma hum gavé én ilis é misq er vugalé aral, e gomunias ehué guet é gansortéd, hemb gout petra e hré bag hemb bout hanàuet guet er fidèléd.

Ean e laras en dra-zé d'é dad a pe arihuas

ér guér, hemb cbonjal displijein dehou. Henen, én é golér, e ari deourn ha treid é groaidur hag en taul èl-cé én ur fournæs ardant.

Neoah, é vam, affijet rac ne hnélé mui hé hroaidnr, er hlasquas durand tri dé hemb er havouèt. Én hé affiction, hi er galhué partont hag hemb cess dré é hanbue. Ean e gleuas anfin hé boéb hag e rescondas dehi ag er fournæs ardant. Hi e ridas quentéh trema er fournæs, hag er guélas abarh én é sàu ha joéius mad, hag en tennas a greis en tan quer yah èl ma oé bet taulet abarh.

Un Dam, é laras-ean d'é vam, gusquet guet pourpr, e lahé en tan tro-ha-tro dehou hag e ré dehon de zaibrein p'en doé dobér. En Dam-zé e hellé bout er Huérbiès Vari.

En ampeleur Justinien, a pe glenas conz ag er miracl bras-cé, e hras badéein er hroaidur hag é vam; mæs ean e gondannas d'er marhne en tad barbar-hont, péhani ne vennas jamæs hum gonvertissein. *(Histoèr ag en Ilis, ér blai 552.)*

***Réflexion.*** Péh ur miracl arihnet dré vertu er Sacremant ag en Autér? Tosteit enta guet conflans ha guet caranté doh taul Jesus.

### TRIVÈD ARTICL.

*Pèh quer précius-é er fréh e dennér ag er Communion vad.*

1° Doué ean-memb e za ér Sacremant ag en Autér de vout mâgadur hou ç'ineaneu. Henéh-é miracl en ol miracleu, él ma lar er profæt David; heuéh-é er préciussan trezol, er brassan inour e hel receu mab-dén ar eu doar. *Ps.* 110.

Er Gomunion vad e laq un union stert étré Jesus hag eu hani er receu, e sterta el liamen sacret e joént assambl en ol fidèlèd crechénion, e gresq græs ha caranté Doué énamb, hag e zon anfin eid omb un arès, ur gaj ag er résurrection glorius hag ag er vuhé éternel.

Ér Gomunion é receuér græceu spirituel ha memb tamporel : græcen eid omb é particulhér, græceu eit hur héreut, hun amièd hag hun anemisèd; græceu eid en ol grechénion bihue ha marhue.

Ya, er Gomunion vad e soulaj eu ineaneu e andur poén ér purgatoér, hag e ingaj er Sænt ag en nean d'intercédein eid omb étal eu Eutru Doué.

Mæs, peb fidel ne receu quet er memb musul a hræceu ér Gomunion vad. Peb-unan e receu a hræceu revé en dispositioneu a duêmdér hag a garanté guet péré é tosta d'er Gomunion.

Ehué, tud youank, na caëret, nag amiaplet-é er houvieu e hra d'oh Jesus ér Sacrement ag en Autér !

2° Me hroaidnr, e lar-ean de hep-unan a han-oh, me mès retornet d'en nean devat me Zad, mæs ne mès chet vennet hou ulézel èl un énevad ar en doar; me mès hum ingajet de zonèt d'hou cavouêt qu'el liès guéh m'hou pehé desiret.

Me mès vennet, dré ur miracl continuel, chom guet-n-oh durand ol hou puhé, eit rein d'oh confortans.

Ya, me mès lausquet guet-n-oh, eit mâgadur spirituel, me horv, men goaid, me inean ha men divinité.

Mé hum ra d'oh eit sustantein hou c'inean, eit ma chomehet én-an ha mé én-oh.

O me hroaidur queih ! ma ne zaibret me horv, ma ne ivet men goaid, n'hou pon quet er vuhé spirituel én-oh; mæs mar er groet, hui hou pou er vuhé-zé, ha m'hou ressuscitou un dé eit hout lodèc ér joéieu éternel.

3° Me hroaidur, n'hellan quet em hout

mui a garanté doh-oh, p'en dé gùir en hnm ran d'oh mé-memb! Mèn é ma en ami e zou capabl d'hobér quementral eid é ami.

Tosteit enta d'em zaul sacret, ivet ha daibret, ô me hroaidur a garanté! rac me mès er brassan desir de vout hou mâgadur hag hou prenaj spirituel!

Mar hum rantet d'em desir, hui e receuou en donæzoneu caëran ha pinhuiquan.

Me zou er furnès ag en nean; recenet-mé, ha hni e zei de vout fur ha parfæt. Me zou er vamen a burtèd, er burtèd memb : recenet-mé, ha me grouéou én-oh ur galon nehué, ur galon pur.

Me zou er vamen ag en ol græceu, pé quêntoh er græs memb; receuet-mé, hag a hoan ma oh, hui e zei de vout crihue ha nerhus dré me secour, hag a beur ma oh, hni e zei de vont pinhuiq bras dré me zre-zolieu!

Me zou un Doué crihne ha puissant, pé-hani e hel gobér er péh e gar, ha doh pé-hani nitra ne hel resistein; tosteit d'ein enta ha m'hou harpou, hag e virou doh-oh a gouéhel idan er houis ag en trebilleu.

Tosteit d'ein, me zou haval doh tad er mab prodig. Mé-é en dès convertisset sant Paul, Mari-Madelén, sant Augustin hag ul

lod vad a hend-aral. Me hra ag ur péhonr ur sant, ag nr béhourès ur santès.

Tosteit d'ein ha m'hou tihuennou doh hou tri anemis cruellan, doh Satan, doh er bed ha doh hou fal inclinationen.

Ya, dré er Gomunion hui e zel de vout terribl èl ul lion de ni en diaulèd; guet ur gonz hemb quin, hui ou discarou ér palfond ag en ihuern. Crihuoh vehet ehué doh er bed ha doh hou fal deicheu.

O me hroaidur! receuet-mé: me ordren mé-memb quement-cé d'oh; receuet-mé, ha hui e joeissou un dé ag er promesseu e mès groeit d'oh.

4° Receuet-mé lies, acelfin ma hum huélehet lies carguet a me hræceu; mæs receuet-mé guet dispositioneu pur ha santel: rac, mar me receuet é goal stad, hui e zaihrou hou jugemant, e ivou hou condannation, hag e zei de vout cablus a me marhue. Ah! gùel vehé d'oh n'hou pehé jamæs bihuet, eit comettein un torfæt quen horibl! *Sant Paul*, I. Cor. 11.

Neoah, deustou péh quer bras-é hou misér hag hou peuranté, deustou péh quer bras-é en nombr hag er malis ag hou péhedeu, mar e hoès ind covesseit ol guet humilité ha guet glahar; mar e hoès renonciet a galon vad

d'hou ç'ol fal deicheu, mar e hoès receuet er pardon a nehai dré en assolven ha guet en dispositioneu uecessær, tosteit, tosteit d'em zaul guet er hrassan confians.

Hui e houér, me hroaidur, guet péh caranté é crien güeharal d'eu ol tostat d'ein : deit, e laren-mé dehai, deit d'em havouêt, ô hui, ol péré e zou afflijet ha poéniet; deit d'em havouêt, ha m'hou tissamou, m'hou consolou.

Er péh e laren d'er réral nezé, m'el lar d'oh ehué hunihue : deit, me hroaidur a garanté, deit d'em havouêt, m'hou secourou, me rei uerh ha couraj d'oh; m'hou purefiou, m'hou santefiou, m'hou cuèllei! Ne hoès meit tostat d'ein guet confians.

Mèn é ma er blan e refusehé hum durul étré men divréh, p'em hleuehé é larèt dehou : deit d'em havouêt ha m'hou cuellei?

Mèn é ma er peur e hèlehé doh-ein, p'em hleuehé é larèt dehou : chetui eur hag argand én ahondans, quemèret er péh e garehet?

Mæs, me hroaidur, doh me zaul, hui e gavou græeu ha trezolieu mil gùeh précieussoh; tosteit dehi enta guet fé ha guet confians.

Pibue e zou haval, tud youank, doh Jesus

hou Toué ? Ol er madeu, ol er pligaderieu, ol en inourieu ag er bed e zou distéroh eid ol luduben, comparajet doh ur Gomunion vad !

Tosteit enta de daul Jesus; receuet Jesus, ha hui e bossidou én hou creis Mæstr en ol madeu, Mæstr en ol donæzoneu, trezol en ol trezolieu, recompans en ol recompanceu, én ur guir, hou Toué, hou Crouéonr.

**Histoér.**

Er grechénion quetan e andnras er bersécutioneu eabussan. Mæs er Gomunion santel, emé en Taden santel ag en Ilis, e ré dehai nerh ha couraj, betag andur, guet ur batiantèd vras, en tourmanteu eabussan.

Er Vartyrèd-cé, arlerh m'hou doé receuet Jesus, hum bresanté bag hum zalhé guet ur houraj admirabl dirac tribunal en tirandèd cruellan, bag e hré dirac en ol profession publik ag ou lézen, hag ou defié d'ou forcein de renoncien d'ou fé dré er souffranceu horiplan.

Hag é güirioné, ou güélèt e brèt é andur hemb buannadein en tao, en deur berhuidant hag er gleaniér memb. Ind e bresanté ou horveu d'er boureàuion, hemb eun hag hemb doujans erbet.

Troheîn e hrèt ou mampreu, brohoneîn, mâleîn e hrèt ou isquern, tenneîn e hrèt ou estad guet crogueu hoarn, ou zauleîn e hrèt guet lonnèd gouihue ha brutal, eit bout divoret é bihue, etc.; hemb guellout ou forceîn de renonciein d'ou fé. Er Vartyrèd-cé, é léh hum glèm, e vélé e contrel en Eutru Doué, hag en trugairéqué ag er græs e bré dehai de soufrein un dra benac eit-hou. (*Buhé er Vartyrèd Godesc.*)

***Réflexion.*** Péh ur houraj, péh un nerh e gavas er Vartyrèd-cé ér Gomunion santel! Comuniet ehué liès, tud youank, guet dispositioneu santel, ha hui e receuou nerh ha couraj eit resisteîn doh Satan, doh er bed ha doh en nerh ag hou fal inclinationeu, péré e zou bou tri anemis cruellan.

---

PUARVÉD ARTICL.

*En dispositioneu requis eid er Gomunion vad.*

1° Lausquamb hoah Jesus de gonz doh-oh amen, tud youank.

Er Gomunion vad, e lar-ean, e zou ur vamen a vonheur, mæs er gomunion sacrilèj e zou ur vamen a valeur.

Er ré e dosta d'em zaul santel guet dispo-

sitioneu santel, er ré hum juj quênt tostat d'em banquet sacret, acelfin ne veint quet jujet hemb misericord én dé dehuéhan ag er bed, er ré-zé e recen er vuhé ér gomunion, ha m'ou ressusciton un dé eid ou glorifiein.

Mæs er ré e azé doh me zaul ér stad a béhèd marhuel, er ré en dès en hardéhtèd d'em forcein d'antréein é ou haloneu lous ha vil, er ré-zé e gav er marhue ér gomunion.

Ah! me hroaidur, péguement e sàu a zoh me zaul peuroh', miseraploh ha cablnssoh eit ma oent aguént!

Pégnement hum den a zoh me zaul guet ur galon cri hag ahurtet! Maleur mil guéh brassoh eid er marhue memb!

Ah! ne zaibret quet, ne ivet quet èl-cé èn avans hou jnjemant hag hou condannation! Ne gomettet quet un torfæt haval doh hani Judas, péhani em guérhas, ha doh hani er Juifèd, péré em stâgnas doh er groéz.

Naren : mar e hoès ur péhèd marhuel henac ar hou couscians, ne veèh quet hardéh assès eit me forcein d'antréein é hou calon, é compagnoneah Satan, m'anemis brassan hag hon ç'hani.

2° Mæs tosteit perpet d'em zaul sacret guet dispositioneu santel, revé en inean ha revé er horv.

Tosteit d'em receu ar yun, meit hag é veèh goal glan.

Tosteit d'em receu guet respet ha modesti, gusquet honestemant ha prop, revé ou ranq hag hou moyand.

Avancet tremaha me zaul santel guet un dianvès respettuus, hou teourn joéntet hag hou sperèd ocupet guet en action santel e yet d'hober.

Tout én-oh e zeli anoncein d'en ol é ma d'ein, é ma d'hou Toué é tostet.

3° Tosteit d'em zaul guet purtèd a gouscians; de larèt-é, guet ur galon pur ha net a bep sort péhèd marhuel.

Tosteit d'em zaul gondé m'hou pou hum examinet mad ar hou puhé tremeinet, coves-seit ol hou péhedeu, ahoel er ré marhuel, guet glahar ha guet ur ferm résolution n'ou homettehet mui jamæs, hag arlerh m'en devou ridet men goaid ar-n-oh eit hou pure-fiein dré en assolven.

4° Tosteit d'em zaul guet devotion; de larèt-é, guet ur fé bihue, un espérans ferm, ur garanté berhuidant, un humilité parfæt, hag un hireah santel d'em receu ha d'em possidein én hou calon.

Ya, a pe arihuou er momand eurus-hont, sellet-mé ar en Antér guet deulegad er fé quêntoh eit guet ré er horv, ha laret :

Me zou sur é oh azé, ô me Jesus! Me varhuehé quéntoh eit nahein er huirioné-zé.

Me grèd, ô me Salvér, é oh én hosti-zé, péhani n'en dès, a houdé m'é ma bet consacret, meit en aparans ag er bara, el lihue, er houst ag er bara.

Me grèd, é receu en hosti-zé, é receuein men Doué, me Hrouéour, Jesus me Salvér carantéus!

Me grèd, é receuein Jesus tout antiér, tout er péh m'é ma : corv, goaid, inean ha divinité.

Me grèd, é receuein Jesus Doué ha dén : Jesus gannet ag er Huérhiès Vari, Jesus marhuet ar er groéz eit me salvein, Jesus ressuscitet ha montet d'en nean, Jesus péhani e zei d'em jujein en dé dehuéhan ag er bed.

Me grèd ol qnement-cé; mæs, ô men Doué, crihueit hoah me hreden.

— A pe arihuou er momand eurus-hont, deit d'em receu guet confians; rac me zou hou Toué, Doué en ol consolationeu. Men divréh e zou digueor eid ou receu : avancet enta eit ma hoalhein ha ma coutantein en ol desiriou ag hou calon, ha ma scuillein arn-oh peb sort bénédictioneu.

A pe arihuou er momand eurus-hont, laus-

quet a costé tout en tren ag er bed, ha dalhet tré ma hellehet ni hou chonj guet me fresans. Rac me zou er Roué a hloér, Roué en nean hag en doar; er brassan princèd ag er bed e zou ém fresans èl pe ne vehent quet.

En apostolèd Pièr, Yehan ha Jaq, e gouéhas güeharal ou fas doh en doar, a p'em hoé discoeit dehai ar er manné Thabor un nebedig hemb quin ag er splandér a me majesté.

Ha bremen memb, é hès a bep tu d'en Autér eit m'adorein, un armé a Æléd, péré e guh ou fas guet nu divasquél dirac er splandér a me majesté.

Neoah, é léh recul guet donjans, tostett d'ein, é contrel, guet confians; rac, deustou pèh quer puissant-on, me zou un Doué lan a zoustér, é spécial é quevér er ré e znu humbl a galon.

A pe arihuou er momand eurus-hont, hou pet soign de stouyein doh me zaul guet er brassan humilité; rac sel-mui ma vehet humbl, sel-mui é plijehet d'ein.

Rac-cé, a pe arihuou er momand eurus-hont, haval doh er Publiquén ag en Aviél, scoeit ar hou calon én ul larèt d'ein guet er brassan glahar ag hou fauten : Jesus, hou peèt truhé doh ur miserabl péhour, péhourès, èt

ont Laret ur gonz hemb quin, ha me ineam e vou pnr assès eit hou receu!

Anfin, a pe arihuou er momand eurus-hont, conjuret hou ç'inean de neijal ar me bèn guet er brassan respet; digueoret hou calon guet er brassan desir d'em receu, ha laret d'ein, èl sant Pièr : ô me Jesus, ô me ol vad! hui e hanàu tout : rac-cé hui e houér en hon càran, deit enta, deit de guemér possission a han-an! *Joan*, 21. 17.

**Histoér.**

Er pab Nicolas e escomunias Lothair, roué a Lorèn, rac m'en doé abandonet é voès léjitim eit quemér un aral.

Goudé marhue er pab Nicolas, er prins-zé e yas de Rom eit goulen en assolven ag é béhedeu guet er pab Adrien.

Henen, a pe huélas er Roué-zé e presans en Autér, e laras dehou dirac en ol, guet ur voéh cribue ha ferm : prins, mar d'oh ér ferm résolution de receu er prièd en dès reit Doué d'oh, ha d'abandonein en hani e hoès queméret énep d'é volanté ha d'é lézen : mar fal d'oh cessein hou tisordreu, mar dé sincér hon pénijen, tosteit guet confians d'er Sacremant ag en Antér; mæs mar dé fans, ha mar fal d'oh bihuein èl aguént, péleit,

pèleñ guet doujans ! Ah ! ne veèh quet hardéh assès eit profanein corv ha goaid Jesus-Chronist, eit dalbrein hag ivèt hou condannation !

Er prins e hirissas é cleuèt er honzen-zé : neoah, é léh recul, ean e yas de gomunein er stad a béhèd ha guet en intantion criminel de retorn hoah d'é béhèd.

Er pab Adrien e laras ehué d'eu duchentil e hélié ou roué hag e oé lodèc én é béhèd : ma n'en d'oh quet bet lodèc é crim hou roué, pé ahoel mar e hoès ur gùr gontrition ag ur péhèd quen abominabl, avancet ehué guet confians, ha Jesus, péhani e receuehet, e vou aveid oh un arès ag er vuhé éternel ! En doujans a hobér ur sacrilèj e arestas lod a nehai ; mæs el lod muihan e gneméras scüir ar ou roué, ehné Doué ne dardas quet pèl a bunissein er sacrilèjeu ou doé groeit.

Un derhian vras e zas d'er roué ha de ol er ré en doé comuniet é goal stad. Er roué hag el lod muihan a nehai e varhuas ar en hènt; quènt arihue ér guér, ou bleàu, ou ivineu, ou hrohen memb e gouéhé a dameu a zoh-t-hai. Doué e ispergnas hemb quin er ré n'on doé quet vennet comunein ér stad a béhèd. (*Hist. en Ilis. Blai* 869).

***Réflexion.*** Ur bunition quen terribl e zeli

rein d'oh d'antand, tud youank, guet péh disposition santel é teliet tostat d'er Gomunion, ha guet péh sourci é teliet pêlat doh en daul Vasq, quel liès guéh ma hum santet ér stad a béhéd marhuel !

---

PUEMBVÈD ARTICL.

*Act a drugairé goudé er Gonunion.*

Quentéh èl m'hon pon receuet Jesus, adoret-ean a galon hag a sperèd, guet er brassan joé ha caranté.

Goudé ma vehet lamet guet respet ha modesti a zoh en daul Vasq, hum daulet ar hou teuhlin hag hum gonsidéret just èl haiet én ur mor a garanté, hag èl un meau péhani ne zihanal, ne huannad ha ne vihue mui meit dré garanté Doué.

Considéret er miracl e za Doué a hobér én hou ç'andret.

Ne glasquet quet Jesus é léh aral : chonjet é ma Jesus én hon creis, é joeisset a Jesus hag é joeis Jesus a han-oh, é oh tout de Jesus hag é ma tout Jesus d'oh.

Chonjet é oh deit de vont ur Jesus aral én ur certen fæçon.

Chonjet é oh gronnet a bep tu guet ur

vanden Ælèd péré e ador Jesus dischennet én hou calon.

Hum joéntet a intantion guet-hai eid adorein Jesus : couviet ind, couviet en nean bag en doar d'en adorein, d'en trugaréquat guet-n-oh.

Open : èl m'en dès Jesus hum reit d'oh tout antiér, hum gonsacret dehou chné tout er péh ma oh, guet tout er péh e hoès.

Ér Gomunion e hoès grocit, Jesus en dès hum joéntet doh-oh dré en union stertan hag admiraplan; Jesus hou pieu, goaid Jesus e rid bremen én hou coahiad! Hou mampreu n'en dint mui d'oh enta, mæs de Jesus! Hou mampreu'e zou deit én ur certæn fæçon de vout mampreu Jesus memb.

Ah! conservet er rest ag hou puhé ér vuhé nehué, er vuhé eurus-cé!

Dihoalet a goucieïn en téad ar béhani en en dès reposet Jesus, a huérhein d'en diaul er galon e péhani é repos bremen Jesus, hag a brofanein mampreu purefiet dré bresans Jesus!

Gonjuret Jesus de chom perpet én hou calon, ha d'hum rantein mæstr ag en ol desirieu a nehi.

Pedet-ean eid oh, pedet-ean eit hou quérent, hou ç'amièd hag anemisèd, bihue ha marhue.

Presantet dehou hou ç'ol dohérieu revé er horv ha revé en inean; hou poénieu, hou tantationeu, hou ç'aflictioneu, ha beéh sur é acordei d'oh ol er péh e houlennebet.

Tremeinet santellan ma hellehet en dé é péhani en e hoès comuniet. Chonjet liès duraud hou labourieu ha betag er Gomunion quetan e hrehet, ér græs spécial en doé reit d'oh Jesus, a p'en das d'hou visitein.

Mar d'oh fidel d'er pratiqueu santel-zé, hou comunioneu e dennou ar-u-oh bénédiction en Eutru Doué ér hed men, hag e assurou d'oh un eurustéd éternel ér bed aral.

**Histoér.**

Ardro er blai seitéc cand ha hantér-hand, é varhuas, ér guér a Doulous, ur scolaér forh vertuus, hanhuet Yehan-Jaq Daumont.

É guetan comunion, de héhani en hum breparas guet er brassan santimanteu a fé hag a relijion, e oé bet aveit-hou ur vamen a vonheur.

Ean e gomunié d'er sulieu ha d'er gouilieu miret guet un devotion quer bras, ma hré admiration ha consolation ol er ré en hanàué. Ean e laré liès : me gav guet-n-ein é ma impossibl d'ur hrechén chom hemb câ-

rein Jesus ér sacremant ag en Autér, ha passein en dé m'en dès comuniet hemb chonjal liès é Jesus dischennet én é galon.

Ur hroaidnr qner santel e vélité, hemb arvar, bout délivret é cours ag er misérieu hag ag en danjérieu ag er vuhé malenrusmen. Ehué, Doué e zas d'er blasq quênt m'en doé achihuet é huarzêc vlai.

Quentéh èl ma oé bet anoncet dehon én é glinhuèd dehuéhan, é arihué Jesns eid er visitein, é galon e saillas guet quement a joé, ma ancoéhas tout-a-fæt ol é soufrancen; ha comnniein e hras én efféd guet qnement a santimanteu a fé, ma hras de ol er ré e oé presant scûll dareu én abondans; hag nn nebedig amzér goudé, ean e rantas é sperèd de Zoué, é creis er brassan joé ha coutantemant.

*Réflexion.* Chetui, tnd youank, un exampl caër ar béhaın é teliet quemér scùir. Er memb recompans e zon doh hou cortoz, mar tostet d'er Gomnnion guet un devotion santel èl en dén youank Daumont.

---



## CHAPISTR IX.

### RED-É HANTEIN EN DUD A FÆÇON.

1° Hantet er ré fur ha tranquil, tud youank; choéjet hou ç'amièd é misq er ré santel ha vertuns : rac mar hantet er ré fur, hui e zei de vont fur hui-memb.

En exampl e zou ordinæremant capaploh de hounit mab-dén, hag é spécial er ré youank, eid el leçonieu hag en aviseu mad. Ar exampl er réral é quemérér seùir hag en hum réglér hès a galon vad.

Pihue-benac e veu bout abil én ur vichér, e sel mad penaus e hra er ré abilan ag er vichér e vennant disquein, acelfin ma hel-leint gobér èl d'hai, ha memb guel marcé.

Er memb studi e zeliet hou pout, tud youank, eid avans ér gùir furnès hag ér vertu.

2° Examinet enta péré-é er ré parfætan hag honestan ag en dud youank e hanàuet, péré-é er ré e gâr hag e chervij muihan en Eutru Doué, péré-é er ré sentussan ha ré-glettan, péré-é er ré e dosta muihan d'er Sacremanteu, rac er ré-zé e zeliet hantein drest er réral.

Hui e zei quênt pél de vout fur, mar hantet er ré fur; de vout devot, parfæt ha tranquil, mar héñet ou hompagnoneah : rac mar hou cûélant é hobér en droug, ind hou forçou d'er huitat, dré ou aviseu mad ha charitabl, pé d'er bihannan, er chalm ag ou vertuyeu e ansaignon d'oh péh quer méhus-é bout fal, hag hou conduyou dré voyandeu dous hag amiabl d'en hènt ag er gùir furnès.

On sondèd ag ou dalhedigueah ér mad hou forçou d'admirein ha de gârein ou vertuyeu hag ou houraj, ha de larèt doh-oh hou c'hunan, guet méh ha guet disinour : ô péh un diférans e zou étré mem buhé hag hani en amièd vertuus-men! Rai vad-ind êm hevér, é léh me hârein, ind e zelihé me fêlat doh ou hompagnoneah!

O me inean! considér hag admir on vertu hag ou furnès! Sel en disposition santel é péhani é mant de verhuel quêntoh eit col ha qùitat er vertu! Hâ perac ne vihuan-mé èl d'hai? Ah! Péla, Satan! caz e mès doh te œvreu, caz e mès doh er pijadurieu ag er bed : a vremen m'ou laq idan me zreid.

Me veu comans a hinihue réglein ol mem buhé ar hani m'amièd vertuus. Eurussoh ind mil gùéh eid on! Ind e joeis a heah en

Eutru Doué! ind e sant bremen én on halon péh quen dons ha péh quer mad-é cârein un Doué mad ha carantéus!

O na doucet-é! na matet-é bihuein é compagnoneah amièd santel, ou bârein ha bont câret guet hai!

**Histoér.**

Sant Françæs-Xavier, dnrand é youanquis, en doé mni a bonst d'er plijadurieu ag er bed eit d'en devotion; mæs, dré ur græs spécial a berh Doné, ean e gavas en tu de hanàuein sant Ignas, dé vout nnan ag é amièd ha de hêli é gompagnoneah.

Quênt pêl, vertuyeu, aviseu ha conseilleu sant Ignas, e zas de ben a hobér de Xavier chanjein a santimant ha memb a vuhé. Henen e zas memb de vont un dén santel hag a scûir vad, hag e vélitas receu en urh a Vélêg.

Mæs êl n'hellé pad guet en desir en doé dé hounit meaneu de Zoné, monèt e hras d'er broïeu pélan doh é gani, eit predêg er fé d'er bayannèd; ha Doné e ras é vénédiction d'é vinistr fidel, péhani, arlerh en dout convertisset nombr bras a bayannèd, ha groeit miracleu hemb nombr, e varhuas én ur santeleah vras. *(Buhé Sant Françæs-Xavier.)*

*Réflexion*. Sellet, tud youank, péh queu avantajus-é hantein en dud a fæçon! Beèh sourcius hui-memb d'ou hautein hag é spécial de guemér scüir ar ou buhé santel.

## CHAPISTR X.

### AG ER GUIR FURNÈS.

Nag eurusset vehoh-bui, tud youank, p'hou pehé er güir furnès eit partajl rac, préciussoh-é mil guéh eid en eur hag eu argand, hag eid en ol trezolieu assambl.

Er pourfit e dennehob a nehi e vehé avantajussoh d'oh, eid eu hani e gavehèh ér joeissans ag eu ol madeu ha plijadurieu ag er bed men.

Ya, ol er péh e hel hoantat calon mabdén ag en treu ag en doar, e zou distér étal er bouheurieu, er plijadurieu pur e zou é hortoz en dud youank e gârou er güir furnès.

Güir-é, ér bed aral, quèntoh eid·ér bed men, é receueint ou recompans. Neoah er güir furnès e asteunou liès hé dorn eit beniguein, memb ér bed men, er ré e sentou doh bé boéh : ha pihue-benac e guèrhou guet paseu sonn ha grèdus dré en henteu e

zisquou de ol er ré hé héh, e hirel ou buhé hag e jouissou ag ur peah padus ha dous.

Clasquet enta, tud yonank, er gùir furnès guet er brassan sourci : hum adresset doh Doué, péhani hé discoet d'oh hag hé acordou d'oh.

Hà petra-é er gùir furnès? é petra é consist-hi?

Er gùir furnès e zou doujans en Eutru Doué, emé er Scritur-Santel, ha consistein e hra é sentein doh er péh e gomand en Eutru Doué, hag é pélat doh er péh e zihuen. *Ps.* 110.

Ya, tud youank, doujet en Eutru Doué, mirêt gourheméneu Doué, ha hui e vou é gùirioné fur hag aviset mad. *Math.* 19. 17.

Hui e dennou ar-n-oh hénédiction en Eutru Doué ér bed men hag e vou eurus de virhuiquin ér hed aral.

**Histoér.**

Suzann, er voès santel Suzann, e rescondas d'en neu zén couh hé solité un dé de goussantein d'ur péhed marhuel, hag e venacé hé laquat d'er marhue ma ne venné coutantein ou desirieu criminel : *gùel-é guet-n-ein col mem buhe eit col me inoçans, ha me varhuou quêntoh étré hou tcourn eit*

*cometlein ur péhèd markuel dirac deulegad en Eutru Doué.* Hi e zalhas ferm, én effed, doh hé resolution. Ehué Doué e zisolas d'er bobl Juif, treïssoni en neu zén criminel-zé, e zelivras Suzann ag er marhue hag a dré ou deourn, hag ou hondannas, dré guéneu er profæt Daniel, de vout labet a dauleu mein. *Daniel.* C. 13.

*Reflexion.* Gùel-é displijein d'er bed ha sacrefiein tout, eit col en mean ha displijein de Zoué. Honeh-é er gùir furnès. Hum réglet ar nehi, ha Doué n'hou ç'abandonou jamæs.

## CHAPISTR XI.

### A GARANTÉ DOUÉ.

1° Hui e gârou en Eutru Doué a greis hou calon, ag en dondéd ag hou ç'inean, hag a hon ç'ol speréd, emé er Scritur-Santel. Honéh-é, tud youank, er guetan hag er vrassan gourhemén. *Math.* 22. 37.

Reit enta hou caloneu de Zoué, rac Doué e zou jalous, é spécial a galoneu en dud youank.

Câret Doué, rac en treu crouéet ne veint jamæs capabl de hoalhein en desireu ag hou calon : crouéet m'é ma eid en Eutru Doué,

ne gavou jamæs na coutantemant na peañ meit é Doué.

Hou ponheur-é enta clasq en Eutru Doué, a pe gomand d'oh er hârein. Hâ bout ne gomandehé quet d'oh er hârein, bni e zeliehé er gobér : rac just-é ma cârebet, drest ol quement tra-zou, en hani e zou infini én é barfætioneu.

Penaus é hellehoh-hui chom hemb cârein en hani en dès hou cåret beta merhuel eid oh, hag e scûil hoah bamdé ar hou youanqnis quement a vénédictioneu ?

Hâ hui e hellehé jamæs contein er græcen en dès acordet d'ob, ha revé en incan ha revé er horv?

2° Hilleih a dud youank hum dromp neoah ar en articl-men; rac hilleih a nehai e chonj ne gârant quet en Entru Doné, a pe ne santant quet en diabarh a nehai é verhuein hag é losquein dré en tan ag é garanté berhuidant.

Rac é certæn santimanten tinér ha naturel é hrant consistein er garanté véritabl.

Lod aral e chonj guet hai é cârant Doué, a pe larant ur beden benac, hag a pe hrant un œvr mad benac. Ind e larou : *men Doué, m'hou càr;* hag ur momand arlerh, ind e dorou é hourheméneu a volanté vad.

Pihue enta e gâr en Eutru Doué én effèd hag é gûirioné? Ol er ré e vir perhnéh-mad ol é honrheméneu : é quement-cé memb é consist caranté Doué.

Er Sperèd-Santel e lar : câret Doué, nonpas dré hou conzen bemb quin, mæs câret-eau é gûirioné, ha discoeit dré hou ç'evreu en er hâret én effèd. *Joan.* 3. 18.

Mar me hâret, e lar d'oh Jesus, hui e cheleuou me honzeu hag e senton doh-t-hai : rac en hani em hâr é gûirioné e vir men gonrheméneu. *Joan.* 14. 15 ha 21.

Mar fal d'oh enta, tud youank, cârein en Eutru Doué én effèd hag é gûirioné, acomplisset perhuéh-mad er péh e ordren d'oh én é hourheméneu.

Hou péet mui a garanté doh-t-hou eit doh-hui memb, ha doh ol en treu crouéet, ha beèh perpet prest de gol tout, hou pubé memb, quêntoh eit dissentein doh-t-hou ha cessein ag er hârein.

Hum gonsolet enta, mar d'oh én dispositioneu santel-zé; rac hui e hoès a dra-sur ur gûir garanté doh Doué.

Er santimanteu tinér ha tuêm e zou forhvad, gûir-é, ha hui e zeli ou goulen, pourfitein a nehai, p'ou ra Doué d'oh, hag en trugairéquat; mæs hou péet chonj é mant ur

græs, un donæzon a berh Doué; en ou ra Doué d'en n'emb ma cår, hag ér fæçon ma cår, ha hoah hès mad n'eu dint qnet padus.

**Histoér.**

Gùel-oé bet guet en dén coub ha respettabl Éléazar col é vuhé eit daibrein kig ofret d'en diaulèd.

Hui e huél, ô men Doué! e laras-can é creis en tourmanteu e anduré, hui e huél er péh e soufran ém horv, mé péhani e bellé sanvein mem buhé, p'em behé ofret sacreficeu de Satan.

Mæs ne falé quet d'ein, ô men Doué! torein bou courheménéu, ba quêntoh eit displijein d'oh, me soufrou a galon vad, ha bet en dehuéhan huannad, ol en tourmanteu cahns e hrér d'ein andur.

Merhuel e hras én efféd er santimanteu caer-zé, ba lezel e hras, emé er Scritur, guet ol er bobl Juif, hag é spécial guet en dud youank, er haëran exampl a fidélité, a gouraj hag a vertu. 3. *Macch.* 6.

***Réflexion.*** Sellet, tud youank, péh quer ferm ind én ou lézen, er ré e gàr en Eutrn Doué! Sellet guet péh couraj é virant é hourheménéu. Honéh-é er gùir garanté.



## CHAPISTR XII.

### AG ER GARANTÉ DOH EN NESSAN.

Revou miliguêt, emé sant Paul, en n'emb ne gâr Jesus. 1. C. 16. 22.

Cârein Doué drès peb tra, honéh-é er guetan hag er vrassan gourhemén. *Marc.* C. 12. v. 29.

En eil gourhemén, péhani e zou haval doh er guetan, hag e zehet mirêt guet er brassan sourci, e ordren d'oh cârein hou nessan èl oh hou ç'hunan. Jesus ean memb el lar. *Marc.* C. 12. v. 31.

En hani ne gâr quet é nessan, e zou én hènt ag en dannatinn; mæs en hani er hâr e guèrh én hènt ag er salvedigueah. Él-cé é conz é hanhue Jesus en apostol sant Yehan. 2. *Joan.* Ch. 2.

Hâ hui e zou sourcius de virein er hourhemén-men, tud youank? Mæs pihue-é er ré e gâret? Ni e gâr, e rescondet-hui, hur hérent, hun amièd, er ré e zesir pé e hra vad d'emb.

Mæs ma ne gâret meit er ré-zé, ne héliet quet pen-d'er-ben er hourhemén e ra Doué d'oh. Chelcuet hag hum instrujet.

Hâ pihue-é hou nessan? Ol er ré e zou deit a Adam hag a Ev. Câret ind ol enta; ya, câret, nonpas hemb quin èl hou quérent, ol er grechénion, ol er ré e hra vad d'oh, mæs hoah en huguenaudèd, er bayannèd, hou ç'anemisèd ind memb; én ur guir, ol en dud a ziar en doar.

Doué e gomand d'oh cârein ol en dud, ne vern pihue-ind. Ean e ordren d'oh ou hârein, nonpas èl er bayannèd, péré ne gâré meit er ré e hré pé e zesiré vad dehai; mæs èl Jesus-Chrouist, péhani e gâras ol en dud, hag e varhuas memb eit hai.

Ean e ordren d'oh cârein hou ç'anemisèd memb, er ré en dès caz doh-oh, er ré hou persécut hag hou ç'anjuli; pedein aveit hai ha gobér vad dehai; pedein eit conversion er béberion, en huguenaudèd hag er bayannèd. *Math.* 5. 44.

Hâ perac? Rac m'é mant ol hou predér, p'en dé gùir é omb deit ol a Adam hag a Ev : rac Doué e zou tad dehai querclous èl d'oh; ean en dès ou hrouéet èl oh doh é limaj. Rac Jesus-Chrouist en dès ou frenet querclous èl oh dré er bris ag é hoaid précius, hag e offr d'oh tout er memb ranteleah, er memb baraouis.

Ordrénet-é d'oh cârein é spécial ol er

grechénion, rac ind e zou ol èl oh mampreu ag nr memb corv, péhani en dès eit pèn Jesus-Chrouist ean-memb : rac ind e zou mampreu de Zoué ha d'en Ilis èl oh.

Er mampreu a gorv mab-dén hum gâr hag hum secour en eil égilé; ol é rantant chervij d'en eil ba d'égilé, revé en ocasion e hum bresant, peb-unan én é vod ha revé é bellout. A pe soufr unan-benac a nehai, ol er réral e bartaj é soufranceu, e zon lodêc ér boén e andur; a pe arihue vad guet nnan-benac a nehai, ol er réral e bartaj é joé hag é blijadur : èl-cé chué é teli ol en dud hum gârein ha gobér vad en eil d'égilé.

Mæs, e laret-hui, ne hanàuamb quet ol en dud, ne huélehemb jamæs el lod muihan a nehai : péh sort mercheu a garanté e ven-net-hui ma rehemb delhaï?

N'en dé quet, tud youank, ur garanté revé er hig na revé er bed e gomandér d'oh amen; mæs ur garanté pur, ur garanté revé Doué, diazéet ar garanté Doué hi memb; hag er garanté-zé e gonsist é pedein eid en ol, é tesirein vad d'en ol, deustou n'ou hanàuehèh ha n'ou gùelehèh memb jamæs.

Ya, eit mirèt er gùir garanté, tri zra hemb quin e zou necessér : desirein vad d'en ol, gobér vad d'en ol revé hou quellout, hag ou a rdonein a galon vad p'ou ç'ofanceint.

Ya, anduret guet patiantèd er boén e hra d'oh hou nessan dré é fal imur pé dré é sieu; escuset memb ol é fauteu, quel liès guéh ma permettou d'oh quement-cé hou relijion hag hou couscians.

Hum acnstumet enta de sellèt ha de drettein ol en dud èl hun predér; de vnut dous ha mad én ou andret; d'hobér ha ce zesirein vad dehai; de vout truhéus doh ol er ré e huélehet én ur boén benac, ha ne veèh jamæs nag ivius na jalous é hnélèt ou madeu pé ou bonheur.

Càret en dud devot hag ol en dud a fæçon; pedet eid er ré fal, ha desiret a greis hon calon m'hum gonvertisseint.

Hou péet caz doh vinceu er béherion; mæs rac m'é mant cronéet doh hmaj en Eutru Doué ha prenet dré er bris a hoaid précius Jesus-Chrouist, hou péet chonj é teliet ou hârein a gaus de guement-cé ha pedein aveit hai.

Ah! plijeèt guet Doué ne vou jamæs laret en hou pou pêleit en douster ag hou calon, ha forbannet er vadeleah ag hou compagnoneah! Plijeèt guet Doué ma velet guélet én ol ocasionen é pardonein guet joé en droug hag en anjulieu e lrei er réral d'nb!

Ne choquet jamæs hanni dré hou conzeu;

ne laquet jamæs hou nessan idan en treid dré hou tecriereah hag hou coal gonzereah. Beèh sourcius, é contrel, a virèt doh er réral, revé hon quellout, a goncièin inour hou nessan : dihuennet ean doh tauleu miliguët en téadeu velimus hag ampouisonet.

Daihet perpet chonj ag er santans admirabl-men : *ne hroet jamæs d'er réral er pèh ne garehet quet ma vehé groeit d'oh hui memb.* É contrel, *groeit d'er réral er pèh e zesireheh ma vehé groeit d'oh hui memb.*

O promess consolus hag a berh Jesus ! Er vad e hrehet, em'ean, d'en distéran ag hou predér, er hrehet d'ein mé memb. Dré er memb ræson ehué, sellet èl groeit de Zoué en droug e hrehèh d'hou nessan. Er chonj a guement-cé hemb quin e hrei d'oh cârein hou nessan èl oh hou ç'hunan.

**Histoér.**

Istroh eid unan e zou obliget de vihuein é compagnoneah tud péré ne sentant meit doh ou fèn ha doh ou fal imur.

Sant Françæs a Sal en doé bet afær liès a huéh guet er sort tud-cé.

Un dé, ur certæn particulier hum revoltas ènep dehou hemb ræson. É golér e oé quer

bras, ma ridas de gavouèt er Sant eid en anjuliein. Arihuet én é bresans, ean e bro-nonças a voéh ihuel ha guet menas en hori-plan blasfémeu hag er golas a anjuleu a dal er pèn bet en treid. Sant Françæs er che-leuas guet er brassan doustér ha madeleah, hag el lausquas, hemb rescond ur guir hemb quin, de reboursein a ziar é galon ol er velim ag é golér; mæs quentéh èl ma cessas é tampesteu anjulius, er Sant e laras dehou guet er min joéiussan ha carantéussan : *Eutru, ha bout hou pehé tennet unan a men deulegad, m'em behé taulet ar-n-oh guet en aral er selleu amioplan ha carantéussan, hag hou considéret èl unan a mem brassan amiéd !*

*Réflexion.* Péh un doustér! péh ur vade-lah! Er Sant-men e oé pront dré natur; mæs é sel-derhel ar é imur, ean e zas de vout dous ha patiant èl un oén. É péh mamen é cavas ean en doustér, er vadeleah-cé? Ér garanté a grechéneah : én-hi ehué é teliet torein séhéd hou ç'inean.

———



## CHAPISTR XIII.

ÉVÉHEIT AR HOU TÉAD HAG AR HOU CONZEU.

1° Hou téad, tud youank, e hrei d'hanânein d'en ol petra oh, mar d'oh fal pé mad. *Jac*. 3. 13.

Hag én effèd, ur vamen vad e daul deur sclær, hag ur vamen fal e daul deur vil, *Jac*. 3. 11.

Er honzen fal enta e guemér mamen én ur galon lous, libertin, colérus, ivius, trompus, anemis d'er vertu ha douguet d'er fallanté.

Eit petra en en dès Doué reit d'oh un téad? Eid er mêlein, hemb arvar, ha nonpas eid en ofancein ha blessein hou nessan.

Ah! mar hé ret d'oh rantein cont de Zoué ag ur gonz inutil memh, péh quen terribl vou enta er gont e rantehet dehou ag en torfæteu en devou comettet hou téad!

O téad! ô mampr maleurus! nag a dorfæten e hès-té comettet hag e gomettès hoah hamdé, deustou n'en d'ous meit ur mampr distér! *Jac*. 3. 5.

Un taul téad e zou haval doh ur fulèu-tan péhani, deustou péh quen distér-é, e hel

chervij d'almein un tan bras, hag e zou capabl de losquein er brassan foresteu. Un taul téad e zou haval doh ur flèm lan a velim hag a bussun. D'en ihuern, havalvehé, é ha en téadeu fal de drampein ha d'ampouisonein ou armaj! *Jac.* 3.

Téad er serpant en doé lorbet ha collet Èv, ha téad Èv, én ur gueniguein er fréhen a varhue d'hur hetan tad, e ras d'Adam ha d'é ligné en taul ag er marhue.

O téad lous ha méhus! guet a dud youank e hès-té discaret ér palfond ag en ihuern!

O téad malicius! nag a huéh é hès-té armet er brér énep d'er brér, en hoér énep d'en hoér, er pried énep d'er pried, er mab énep d'en tad, hag ur verh énep d'er vam!

Nag a huéh é hès-té huéhet hag alumet en tan ag er golér é calon mab-dén, hag en douguet de laquat goaid é vrér hag é ami de ridec!

Guet a dud vad hag honest é hès-té laqueit idan en treid! Guet a ineaneu crechén e hès-té douguet de droein cain de Jesus ha d'é lézen!

N'achihuehen quet pe gonzehen amen a ol en droug e hès groeit a hondé péhèd hur hetan tad, m'hum goutantou de larèt a hanas : te zou ur vamen a fallanté hag a valeur.

2° Éveheit enta, tud youank, ar hou téad; dalhet quer ferm ar nehi, él ma talheheh ar brid ur jâu fringus. *Jac.* 3. 3.

Santefiet hou téad dré er honzeu pur hag honest, dré er honzeu devot ha santel, ha n'hi houciet jamæs dré er malédictioneu, er blasfêmeu, eu touïadelleu, na dré er honzeu dijauj hag inutil.

Hum chervijet a uehi eit pedein, mêlein ha trugairéquat eu Eutru Doué, ha n'hi lausquet jamæs de larèt en distéran guir énep de Zoué ha d'é lézen, énep d'er Sænt ha d'en treu santel.

É léh hum chervijein a uehi eit hum vantein hag hum hloréfiein, impléet-hi eit hum humiliein hag avouéein hou fauteu dirac Doué ha dirac hou covézeriou.

Condannet-hi de larèt perpet er huirioné, ha n'hi lausquet jamæs de larèt gueuïér.

Lausquet-hi d'adressein d'ol hou predér conzeu dous ha charitabl, conzeu lan a beah hag a gonsolation, ha mirèt doh-t-hi a larèt dehai conzeu cri ha calet, conzeu divalabl hag anjulius, conzeu lan a gaz hag a valis, conzeu capabl de laquat trous ha dissantion étré-z-hai.

Impléet-hi eit doug hou cansortéd d'er vertu hag eid ou félat doh eu droug ha doh er péhed.

É léh hi lezel d'hobér goab ag hou nessan ha de hoal gonz a nehou, de flatéat hou predér ha de zisolein ou fauteu hag hou sieu, groeit dehi hum joéntein guet en téadeu e gleuehet é vélein en dud devot ha vertuns, pé é tihuen caus en ineaneu persécutet, en ineaneu direbreich ha divlam.

Én ur guir, groeit un implé mad ag hon téad, én ol circonstanceu ag hon buhé, ha dré-zé hui e zei de vout fur ha parfæt, hag e dennou ar-n-oh hénédiction en Eutrn Doué. *Jac.* 3. 2.

**Histoér.**

Certæn peurerion e arestas un dé sant Jâq a Nisib ar en hènt en doé queméret eit gobér ur voyaj.

Argand e fal dehai; mæs penaus obtenein guet-hou er som e zesirant. Unan a nehai e hra sehlant a vout marhue, hag er réral er presant d'er Sant, én ul larèt dehou ur yoh conzeu hag un tolp a histoérieu invantet, hag er ped de rein dehai ur certæn som argand eit paieïn é interremant. Er Santmen e acord dehai a galon vad ou goulen, e bed eit repos inean en dén e hré sehlant a vout marhue, hag anfin e gontinu é hènt.

Mæs, ô tra souéhusl er peurerion-hont

pe zant a gonsidérein on hansort, ind er hav marhue! Nezé ind hnm laq de ridèc arlerh er Sant, én ur grial forh; ha queotéh m'en atrapant, ind e avoué dehou ou afrontereah, hag er honjur de rantein er vuhé d'en haoi en doé-hi collet dré ur bunition a berh Doué. Un nehuétèd quer souébus e douch calon er Sant beta laquat é zaren de ridèc; ean e retorn enta ar é baseu én ur huannadein hag én ur gonjurein en Eutru Doué d'en dout truhé doh er heih dén-hont. Doué e cheleuas é beden, én ur rantein er vuhé d'en hani en doé-hi collet ur momand benac quênt. *(Histoér en Ilis, blai 325.)*

*Reflexion.* Er miracl bras-men e hra d'oh d'antand ne zeliet jamæs gobér nn implé fal ag hou téad. Mar punis Doué èl-cé er fal téadeu ér bed men, petra e zeliet-hui enta chonjal ag er bunitioneu e zou doh hou cortoz ér bed aral?

CHAPISTR XIV.

EN DUD YOUANK E ZELI RÉGLEIN OU BUHÉ AB HANI JESUS.

1° Queméret scùir ar-n-an, e laré sant Paul d'er fidéled, èl ma queméran mé memb scùir ar Jesus. I. *Cor.* 4 ha 11.

É quemér scûir ar Jesus é tas en Apostolzé de vout ur Sant bras, de vout én ur certæn fæçon ur Jesus aral, emé un Tad santel ag en Ilis.

É quemér scûir ar Jesus, é tehet ehué, tud youank, de vout sænt, é vihuehet dré vertuyeu ha dré santeleah Jesus. Jesus e vou er pèn, er règl ag hou ç'ol œvreu; Jesus ean memb ou groei én-oh ha dré-z-oh.

Jesus, tud youank, e zou er mileér parfæt é péhani é tehet bum sellet : ar vuhé Jesus é tehet réglein hou ç'hani.

Ya, eid oh, tud youank, hag eid oh é spécial é huélan Jesus deit de vout croaidur, é passein ag er stad a groaidur d'er stad a youanquis. Haval-vebé ne chongé meit én-oh, é hré ol é œvreu én intantion m'hou pehé queméret scûir ar nehou, ha ma tehèh, revé m'é ma possibl d'oh, de vout haval doh-t-hou ha santel avel d'hou.

Ah! dré-zé memb e hellehet plijein dehou, é tehet de vout é huir zisciplèd, ha de vout lodéc ér joéieu ag é ranteleah.

Ya, Jesus e zou bet croaidur eit santefiein hou stad a groaidur. Jesus e zou bet youank èl oh, eit discoein d'oh penaus é tehet bihuein durand hou youanquis.

Jesus, Crouéour en nean hag en doar,

e oé bet gannet én nr hreu; Jesus n'en doé léh erbet eit reposein é bèn, eit discoein d'oh penaus é teliet pêlat doh en inourieu ag er bed, distâguein hou calon doh er maden tamporel, cârein en humilité, ha bout coutant ér gondition izel é péhani é oh gannet.

Jesus e oé dous ha patiant èl un oén, eit disquein d'oh penaus é teliet hui memb bout dous ha patiant é andret en ol hag én ol circonstanceu ag hou puhé.

Jesus e vihué tranquil étal Mari ha Jojeb, pêl doh en trous ha doh er safar ag er bed, dishanâuet, ancoéheit, dilézet guet en ol, é creis er vrassan peuranté hag humilité; eit discoein d'oh penaus é teliet hui memb chom tranquil é ty hou tad bag hou mam, hum dennein a costé hou ç'hunan guet Doué, ba pêl doh en trous ha doh en disordreu ag er bed, durand ma vou er ré fal é ridêc d'er horolleu, d'er foérieu ha d'el léhieu a zibauch.

Jesus e yé liès d'en tampl de bedein é Dad éternel eit hou salvedigueah; eit discoein d'oh penaus en Ilis e zou un ty, ul léh a beden, é péhani é ma Doué doh hou cortoz eit cheleuet hou pedenneu ha scùil ar-n-oh peb sort bénédictioneu.

Jesus e assisté én oficeu e hrèt én tampl; Jesus, Doctor en Doctorèd, e yé d'en tampl eit cheleuèt predègueu er Vélean Juif, eit discoein d'oh penaus é teliet santefiein er suheu hag er gouliieu miret, hag assistein ér predègueu hag én oficeu ag hou parræs.

Jesus, Roué en nean hag en doar, Jesus, deustou ma oé Doué, é aboeissé de sant Jojeb ha d'er Huérbiès, eit discoein d'oh penaus é teliet sentein doh hou tad hag hou mam, ha doh ol er ré en dès autorité ar-n-oh.

Jesus, a vusul ma cresqué én ouaid, e gresqué én abiltèd hag é græs dirac é Dad éternel ha dirac en dud, eit rein d'oh d'antand é teliet hui memb bout abiloh, tranquiloh, patiantoh, vertunssoh, devotoh, a vusul ma avancet én onaid.

Jesus e labouré guet sant Jojeb, e soufré er fatig ag é labour guet er vrassan patiantèd, hag e gonjuré é Dad éternel de holhein hou péhedeu én é huis; eit ansaignein d'oh é teliet hui memb cârein el labour, en ofrein de Zoué, hag andur, eit pénijen ag hou péhedeu, er boén e hoès doh er gobér.

Jesus e yunas eit hou touguein hui memb d'hum gastiein, ha de reparein hou puhé tremeinet dré ur bénijen benac.

Jesus e zou er santeleah memb; neoah,

ean e bermettas d'en diaul en tantein, eit hou ç'acourajem é creis hou tantationeu, eit hou tisquein de gombatein énep d'hou ç'anemisèd ha de zoug er victoér ar nehai dré hou resistans ba dré hou pedenneu.

Jesus e soufré guet patiantèd en anjuheu, en humiliationeu, er persécutioneu, er goal gonzereaheu, e bardoné d'é anemisèd, e hré vad dehai hag e bedé aveit hai, eit chervijein d'oh d'instruction ba d'exampl ér memb ocasionen.

Jesus e oé santel én é gonzeu, santel én é ziviseu, santel én é chonjeu hag én é zesirieu, santel anfin én é ol hobéreu, eit discoein d'oh penaus é teliet santefiein ol bou ré, dré er chonj ag é bresans, dré en intantioneu hag er santimanteu puran.

Jesus, eid acomplissein perhnéh-mad volanté é Dad éternel, e sentas betag andur marhue ha passion eid er bed antiér. Perac? Eit bou ç'acourajein de soublein é peb tra idan volanté hou Toué, ha rein d'oh d'antand é teliebéh rein hou pénédiction d'er hroézieu, d'en trebilleu, d'en affictioneu ha de ol er poénien e arihuou guet-n-oh ag é berh, é léh hum glèm pé hum revoltein.

O tud youank! beèb enta dous, patiant, humbl, apert ba sentns, santel ha devot èl

Jesus! Beèh fidel d'hou fé ha d'hou relijion; beèh distâg doh er madeu hag en inourieu ag er bed, beèh ami de Jesus hag anemis de Satan, ami d'er vertu, anemis d'er péhèd ha d'er faus plijadurieu.

### Histoér.

Sant Uissant a Baul, bélég, en doé ur sourci particuliér de réglein é vuhé ar hani hur Salvér. Perpet é oé é chonj guet Jesus, ha ne vern petra e bré, ean e laré doh-t-hou é hunan : petra e hrebé Jesus, pe vehé ém léh? Petra e ordren d'ein Jesus? Petra e blijou muihan dehou?

Er chonjeu santel-zé e ré dehou quement a nerh hag a gouraj, ma oé impossibl en arest a pe oé question a hloér en Eutru Doué, pé a hobér un œvr a charité benac.

Ehué er Sant-men en dès groeit admiration ol er ré en dès en hanàuet, ha rantet en dès er cherviĵeu brassan de Ilis Jesus-Chrouist, ha d'er fidélèd a bep ouaid hag a bep stad.

*Réflexion.* Nag a œvreu mad ha santel e hreboh hui memb, tud youank, pe guemérehoh scûir ar er Sant-men! Hou péet er houraj d'er gobér, mar fal d'oh bout santel hag eurus.

## CHAPISTR XV.

AG ER GARANTÉ HAG ER RESPET DELIET D'EN TADEU HA MAMEU.

1° *Tad ha mam, a galon vad cêr, aveit bihuein pêl ar en doar.*

Doué ean memb en dès reit er hourhemén-zé d'oh, tud youank.

Ur vuhé *hir* hag *eurus* ér bed men, ur vuhé eurus de virhniquin ér bed aral e zou promettet d'er vugalé e virou er hourhe-mén-zé.

Ur vuhé maleurus ér bed men, en tan ag en ihuern ér bed aral, e vou partaj er ré hé zorou; Doué ean memb el lar. *Eccli.* 3. 1. 18.

Ya, mar groet poén ba chagrin d'hou tad, mar dishanàuet caranté tinér hag éyéhus hou mam, hui hum huélou un dé goleit a véb hag a zismour, ha gronnet a visér. *Prov.* 19. 26.

Mar ou dispriset, mar groet goab a nehai, mar ou abandonet én ou dobérieu, mar ret hou malédiction dehai, hou Tad péhani e zou én nean bon jujou, e rei ehué é valédiction d'oh, hag hou condannou d'en tan éternel. *Prov.* 20. 20.

Cheleuet er péh e laras Doué gùeharal d'er profæt Moïs :

Er broaidur e scoei é dad hag é vam, pé e rei é valob dehai, e vou condannet d'er marhue. *Exod.* 21. 15.

En tad hag er vam en devou bet er maleur de laquat ér bed ur broaidur eri ha dinatur, sod ha dibauchet beta dispriseín ou autorité, a pe venneint er forceín d'hum gorijein, en devou soign d'er hondui d'en dud a justis, péré er jujou; ha mar bé cavet cablus, nezé ol er bobl er honduyou ér mæz a guér, hag el lahou a dauleu mein; ha quement-cé e vou eid ol en dud youank aral un avertissemant splan, hag e viron doh-t-hai a guemér scùir ar é fallanté. *Deut.* 21. 19.

Mæs, mar comandé Doué gùeharal punissein èl-cé, memb ér bed men, er vugalé cri ha dinatur e quevér ou hérent, péh quen terribl vou er fæçon m'ou funissou ér bed aral!

2° Doujet enta en Eutru Doué, tud yonank, ha respettet é gonzen.

Càret hou tadeu ha mameu, sentet doh-t-hai, respettet ind ha secouret ind revé dobérieu en inean ha ré er horv. Dré-zé, é léh mélitein vanjans en Eutru Doué ér bed men, hui e dennou ar-n-oh peb sort béné-

dictioneu, hag e joeissou ag er vuhé éternel ér hed aral.

Càret ind a greis hou calon, rac dehai é teliet er vuhé ag er horv, arlerh en Eutru Doué. *Eccli.* 7. 29.

Càret dré er garanté tinéran un tad en dès het quement a hoén doh hou mâguein, hou cusquein hag hou tisquein.

Ah! nag a huéh en en dès-ean ridet d'er foér ha d'er marhad, hum fatiguet noz ha dé, él labourieu calettan, hag anduret en tuémdér hag en aneouid, eit gounit bara d'oh!

Càret dré er garanté tinéran er vam en dès hou touguet étré hé digosté, hag hou mâguet guet er sustans ag hé halon.

Ah! nag a huéh en hi dès tennet en tam ag hé bêg eid er rein d'oh! hou touguet hag hou sterdet étré hé zivréh, ha reit d'oh er boqueu caranteussan! Nag a huéh en hi dès collet hé repos guet-n-oh, ha soufret doh hon cüélet é soufrein!

Respettet ind enta : n'ou choquet jamæs, na dré hou conzeu na dré hou ç'hobéreu.

Cheleuet guet respet en aviseu hag er honseilleu mad e reint d'oh. *Éphes.* 6. 1.

Ya, sentet doh-t-hai, èl pe vehé Doué ean memb e comandein d'oh : hum hastet d'hobér er péh e ordrénant d'oh : rac ind e zalh léh en Eutru Doué étal oh. *Colos.* 30. 20.

Aboeisset perpet dehai, meit hag ind e ordrenneté d'oh gobér un dra benac énep de lézen Doué, ha quel liès guéh ma vehet sur é vou er gueu guet hai, avertisset ind guet charité ha guet doustér.

Secourot ind én ou labourieu; soulajet ind én ou houboni; soignet ind nezé revé dohérieu en inean ha ré er horv. *Ecli.* 3. 14.

Ya, pe veint couh, pourvæet d'ou gusquemant ha d'hou mâgadur, pedet aveit hai, ha groeit hou possibl eit ma recueint ou Sacremanteu dehuéhan.

Dihoalet ag ou disprisein, a pe huélehet ou sperèdeu pé ou abiltèd é vihannat dré é gouhoni. *Ibid.* 3. 15.

Drès peb tra, n'ou ancoéhet jamæs én hou pedenneu, arlerh ou marhue. Nezé é tehehet é spécial pedein ha gobér pedein Doué eit hai.

Ah! mar càret èl-cé, tud youank, hou tadeu ha mameu, beèh sur é tennehet arn-oh hou bénédiction en Eutru Doué ér bed men, hag é vélitebet bihuein éternélemant guet-hai é creis er plijadurieu pur ag er bed aral.

**Histoér.**

Salomon, er roué bras ha puissant Salomon, e zischennas un dé a ziar en trôn caër

hag ihuel ar béhani é oé azéet eit monét én arben d'é vam. Quentéh èl m'hi gùélas é tonêt d'er havouêt, ean e groguas én hé dorn, e vontas ar é drôn, e hras laquat un trôn eit hi én é du déheu, e hras dehi nezé azéein étal d'hou, hag e zistroas doh-t-hi én ul larêt : me mam carantéus, petra fal d'oh? Goulennet ol er péh e zesir hou calon; rac n'en dé quet permettet d'ein displij d'oh. 3. *Reg.* 2. 20.

Jojeb, en dén youank ha santel Jojeb, p'en das de vont intandant é ty Pharaon, roué ag en Égypt, e ordrénas d'é vredér dégass é dad devat hou d'en Égypt, eid er mâguein hag er soignein én é gonhoni, *Gen.* 47.

Ha, pe arihuas, ean er presantas hemh meh ha gnet joé d'er roué Pharaon, hag er soignas guet er brassan caranté ha sourci betag en dehuéhan huannad.

*Réflexion.* Él-cé, tud youank, é teliet cârein, mourein, respettein ha soignein hou tadeu ha mameu.



## CHAPISTR XVI.

AG ER RESPET HAG EN ABOFISSANS E ZELI EN DUD YOUANK D'ER RÉ EN DÈS UN AUTORITÉ BENAC AR NEHAI.

Quement carg e zou e za a Zoué, emé sant Paul. Rac-cé, tud youank, ol er ré e zou é carg, e zalh léh en Eutru Doué étal oh; ha dré-zé memb, mar dissentet doh-t-hai, hui e zissentou doh Doué ean memb, hag hum revoltou énep d'é volanté. *Rom.* 13. 1.

Tri sort tud, é particuliér, en dès Doué sàuet a drest oh ha carguet de gomandein d'oh, péré zou : hou pêlean, hou tadeu ha mameu, hou mistr ha mæstrésèd, mar e hoès hum hôpret durand ur certæn amzér.

Ya, en Doué en dès reit carg d'hou pugulion spirituel de bourvæein d'hou ç'ol dobérieu spirituel ha d'hou condui d'en nean, e gomand d'oh ehué doug respet dehai, ou cheleuet guet aboeissans, pêlat doh en droug e zihnennant doh-oh, ha gobér er mad e ansaignant d'oh.

Er memb Doué en dès comandet d'hou tadeu ha mameu hou cârein, hou mâguem,

hon tessàuein hag hou ç'instrujein, e ordren d'oh ehué ou bârein, doug respet dehai, ha pléguein d'ou volanté just ha ræsonabl.

Er memb Doué en dés reit d'hou mistr droèd de gomandein d'oh, e ordren d'oh ehné cheleuet guet atantion er péh e larant d'oh, ha gobér er péh e ordrénant d'oh.

Hag én effèd, de betra é chervijehé dehai ou dout autorité ar-n-oh, droèd de gomandein d'oh, p'en devehé reit Doué d'oh er bouvoér hag el liberté de resistein ha de zissentein doh-t-hai, de zisprisein ou aviseu hag ou bonzeu, ha d'hum gomportein én tout ha partout revé hou volanté hui?

Er bouvoér ou dès ar-n-oh e zon enta ur bouvoér sacret, ur garg a berh Doué, péhani e zeliet respettein. En eil hag éguilé a han-oh e rantou cont dehou ag é zevérieu, ag é obligationeu, peb-unan én é stad.

Maleur enta d'er ré en dès autorité ar-n-oh, mar hou lausquant de vihuein revé hou fantasi, mar bént fal én hou quevér, én ur guir, mar manquant d'en obligationeu spirituel ha tamporel ou dés én hou ç'andret!

Mæs en Doué on jujon, hou jujou hui ebué; hag ean hou punissou, mar beêh bugalé ahurtet, dissentus ha lan a zisprisans aveid er ré en dès antorité ar-n-oh.

Sentet enta doh-t-hai guet bumilité, guet joé ha guet hast.

Ya, groeit a galon vad er pêh e ordrénant d'oh; nonpas hemb quin én ou fresans, mæs hoah ardran ou hain; ha diboalet a vout haval doh er servitour fal, péhani e sènt hag e labour dirac é vistr, e zissent bag e cbom de bouéz p'en dé pêl doh-t-hai. Cbonjet é ma Doué doh hon sellèt hemb cess. *Ephes.* 6. 7.

Beèh joéius é hobér er pêh e lareint d'oh, nonpas hemb quin rac ma hrebet plijadur d'er ré en dès autorité ar-n-oh, mæs é spécial rac ma plijebet de Zoué, a berh pébani é comandant d'oh, ha rac ma sentet dob Doué é sentein dob-t-hai. *Col.* 3. 33.

Groeit hemb tardein er pêh e ordréneint d'oh, én ur chonjal é bret volanté Doué é hobér hani hou mistr, hag é vebet dré-zé memb agréabl dirac é zeulegad.

O nag a victoérieu e zouguehet ar-n-oh hag ar anemisèd hou salvedigueah, mar beèh fidel de sentein ér fæçon-zé! Nag a béhedeu e bélehet dob-oh ha dob er ré, éral, e aboeissein guet er santimanten-zé!

É sentein èl-cé hui hon pou en avantaj d'hum gomportein perpet guet furnès, de guèrhèt guet assurans én bènt mad, de zoug

er réral d'hobér on devér dré hou puhé a scùir vad.

Hag én efféd, tud youank, taulet ur sèl ar er vugalé e huélet é sentein ér fæçon-zé, ha hui e remerquou quént pêl péh quer eurus ind, penaus é mant câret hag istimet guet en ol!

Hui e hnélon é ma ér ré-zé memb en hum fiér drest ol er réral, en ou hlasquér partout drest ol er réral.

Hui e huélou é mant, nonpas hemb quin câret guet en dud mæs guet Doué memb, hag é mant remerquabl é misq ol er réral, dré ou modesti hag ou honestis, dré ou abiltèd hag ou apertis, dré ou doustér hag ou haranté, dré ou œvreu mad hag ou charité, dré ou fidélité d'ou fé ha d'ou relijion, anfin dré er pratiq ag en ol vertuyeu.

Laret enta liès, tud youank, èl ma laras guéharal Salomon : ô men Doué! reit d'ein ur galon humbl, dous hag aboeissant! Rac dré-zé, hui e joeissou ag er bonheur hag ag en avantajeu a béré é joeis er vugalé devot ha sentus. 3. *Reg*. 3. 9.

**Histoér.**

En ampeleur Théodos, arlerh en dout examinet mad pihue e oé er hapaplan ag é

ranteleah d'instrujein ha de zessäuein é zeu groaidur hanhuet Arcadius hag Honorius, e arestas anfin é choéj ar sant Arsèn.

Théodos en doé ur respet bras eid en Diacr santel-men; rac-cé ean e ordrénas d'é vugalé cheleuèt ou mæstr guet er brassan respet.

Un dé, ér momand ma chonjèt bihannan, ha durand ma oé en neu brins youank-cé é receu ou leçonieu guet sant Arsèn, Théodos e antréas én ou hampr, eit guélèt penaus en hum gomportent é quevér ou mæstr. Ean e remerquas é oé é vugalé azéet, durand ma hum zalhé on mæstr én é sàu. Souéhet bras é buélèt quement-cé, ean e bedas er Sant d'azé, bag e gomandas d'en neu brins hum zerhel én ou sàu, én ul larèt dehai : mem hugalé, me ordren d'oh a vremen chom perpet én hou sàu, quel liès guéh ma conzou hou mæstr doh-oh, hag hou péet chonj tré vihuehet ag er respet, en inour hag en aboeissans e zeliet dehou, deustou ma oh princèd hag hériterion d'em ranteleah.

***Réflexion.*** Na caèret ul leçon! Doué e lar de bep-unan a han-oh er péh e laras guéharal Théodos d'é vugalé : càret, respettet er ré en dès autorité ar-n-oh, ha sentet doh-t-hai guet er brassan fidélité.



## CHAPISTR XVII.

**EL LABOUR HAG EN IMPLÉ MAD AG EN AMZÉR.**

1° Groeit er mad, tud youank, durand ma hellet er gobér. *Gal.* 6. 10.

En dé e basson, en noz e arihnou, ha nezé é vou dehuéhat d'oh labourat. *Joan.* 9. 4.

Hou puhé e basson èl un dé; hou momand dehuéhan e arihuou qner pront èl en noz : dehuéhat von d'oh nezé clasq reparein en amzér collet.

Labouret enta guet couraj ha guet fidélité eit plijein de Zoué; rac croueét-oh eit labourat èl m'é ma crouéet en einéd eit neijal. *Job.* 5. 7.

Mar hum daulet d'er parês ha d'en diboéndéd, arihue e hrei guet-n-oh er péh e arihuas gnet er servitour inutl a béhani é conz en Aviél.

Ariet vehet treid ha deonrn, ha taulet ér palfond ag en ihuern, é péhani n'en dès meit soufranceu, dareu ha tarhereah dènt! *Math.* 25. 30.

Haval-oh doh gùé plantet eit douguein fréh. Ma ne labouret, ne zouguehet qnet

fréh, ha ma ne zouguet quet fréh, é vehet haval doh er frében inutil-hont, a béhani é conz en Aviél, ha péhani, rac ne zougué quet fréh, e oé bet trohet, ariet, brinçad ha baren, ha taulet én tan. *Luc.* 13. 7.

Ya, arihue e hrei guet-n-oh er péh e arihuas guet er figuésen-hont ag en Aviél.

Jesus e dostas dehi eit toreïn é nan, e ras dehi é valédiction, a pe huélas ne oé quet a fréh én-hi : ehué hi e séhas quentéh! *Math.* 21. 19.

2° Doué ne ra quet d'oh er amzér eid en usein revé hou fantasi. Ean en acord d'oh é condition ma pourfitehet a nehou, eit receu ag é zorn er madeu tamporel e zou necessær d'oh eit bihuein, hag é spécial eit ma tastumehet nombr bras a vadeu spirituel ha ma hum salvehet.

Doué bum ingaj, d'é du, d'hou secour ha d'hou recompancein; mæs ehué, d'hon tu, hui e zou én obligation d'impléein mad en amzér e ra d'oh, ha cont e vou ret d'oh rantein a nehou.

Haval-oh doh ur servitour péhani en dès receuet ur som argand guet é væstr, eit monêt d'er foér de brenein marhadoureah.

Haval-oh doh ul labourér, péhani e guemér ur gomenant é ferm.

Hui e rantou de Zoué ag ur gont quer perhuéh ag hon ç'amzér, èl en hani e rantou er servitour-zé d'é væstr, hag el labourérhont d'é eutru. Doué ean memb el lar. *Math.* 25 19.

Croaidur paressus, chonjet ér gont perhuéb e rantehet de Zoué ag hou ç'ol œvreu, ag en amzér précius en dès reit d'oh, é spécial ag en déieu, ag er blaïeu ag hou youanquis!

Petra e rescondehet-hui, mar mélitet receu guet-hou un dé er rebreicheu huërhue men? Servitour diboén, petra e zelien-mé gobér eid oh, ha ne mès chet groeit? Me mès hou crouéet eit me hârein; me mès bou talhet é buhé eit me cbervijein; me mès cresquet en nombr ag hon téieu, eit rein d'oh en tu de gresquein hani hou ç'œvreu mad.

Mæs hui, hui e hoès collet en déieu précius-cé én divertissemanteu, én hoarieu pé én diviseu inutil.

Croaidur digaz! hui e huélé hou tad hag hou mam draillet guet el labour, bernet guet er fatig; hui e huélé en deur hag en huis é ridêc ar ou fas, hag é tivér a zoh-t-hai, eit hou tessàuein ha gounit bara d'oh; ha hui, hui bou poé er galon de chom d'ou sellêt, hou tivréh pléguet, durand el lahourieu pressettan; pé e chomé d'hum

asten guet parés ar hou culé, pé e gousqué mui ell ne oé necessær d'oh, pé e bassé en amzér é monèt d'hobér troyeu inutil, rac ma toujoh er boén e zeliob andur é labourat guet hai!

O croaidur dinatur! ô multrér! hui bou poé er galon de joeissein ag er fréh ag ou labour, bembquemér lod ag ou fuénieu! Opeu, é léh ou soulajein, hui e gresqué ou foénieu dré hou tiaboeissans ha dré ou finéantis.

Er hara e zaïbrèh e oé bara lairet: rac en u'emb ne labour quet, él ma lar sant Paul, ne vélit quet daibrein. 2. *Thess.* 3. 10.

Serviterion gouarêc, haval-oh doh ur cbouch séh ha breiu, doh uu doar ingrat ha poahet guet er séhour.

O servitour fal! ô croaidur prodig! ô discipl paressus! rûein e zelièhèh guet er méh, é huélèt péh queu diboén ha péh quel lizidant oh bet! Ar er melion é teliehèh quemér scùir. Ind e labour durand en amzér gaër, eil m'ou devou bihuaus durand er sassunieu calet. *Prov.* 6. 6.

Ne hoès chet labouret, n'hou pou quet ehué a recompans; ne hoès groeit nitra durand en dé, n'bou pou quet ehué a bai; puuisset vebet quéntoh él er servitour inutil a béhani é conz en Aviél.

En diboéndèd e zou er vamen ag en ol péheden : hi e steij mab-dén d'er brassan disordreu, é spécial d'er gourmandis ba d'er baillardigueah.

O tud youank! pe gomprenehèh péh qner précius-é en amzér ag hou youanquis, bni e dennehé mui a bourfit a nehou! Péguement e zou couéhet ér palfond ag en ihuern, rac n'ou dès chet vennet impléein erbat en amzér caëran ag ou buhé!

Ah! dischennet ahoel a sperèd é léh m'é mant bremen. Cheleuet ou hri hag on hnannadeu inutil. Ou disanspoér e zeliehé gobér d'oh digueor anfin hou teulegad, hag hou toug de bourfitein gùel ag en amzér e ra Doué d'ob.

Maleurus ma omb, e larant-ind! pihue e-rei d'emh bremen en déieu-hont, en ærieu-hont, er momandeu précius-hont hur boé collet ba reit d'er parès? Ab! en implé mad a nehai en devehé hur salvet, hag en implé fal hun nès groeit a nèhai en dès, é contrel, hur hollet!

Ah! pe vehemb bet fin, ni hur behé pourfitet gùel a nehai, hag ou impléet, é pélat doh en droug hag é hobér peb sort œvreu mad, péré e brehé bremen hur bonhenr hag hur honsolation!

Ah! pe vehé hoah acordet d'emh un ær, ur momand hemb quin, ni e repareché guet er brassan sourci er hol crimmel hur boé groeit ag en amzér-hont e ré Doué d'embl

Ah! maleur d'embl caër hur hou crial durand en éternité, ne vou quet acordet d'emb ur hard-ær ag er blaïeu-bont hur boé collet.

O tud youank! ô hui péré e zou hoah ar en doar! eit mirèt doh-oh a gouéhel ér memb maleur en e mès scrihuet er réflexio-neu-men; pbjeèt guet Doué rein d'oh er græs de bourfitein a nehal!

Doué e acord d'oh hinihue er momand précius arlerh péhani é huannad, mæs, allas, rai zehuéhat, ol en ineaneu dannet.

Doué e acord d'oh, nonpas hemb quin un ær, ur suhun, mæs memb istroh eid ur blai de lod a han-oh.

Impléet enta, impléet ind erhat, é hobér peb sort œvreu mad, œvreu a salvedigueah.

Ha quel liès guéh ma santehet er parès é tostat d'oh, chonjet é ma Jesus é crial ar-n-oh, én ul larèt : Servitour paressus, perac é chomet-hui azé hou tivréh pléguet? querhet guet bast de labourat : me mès mé memb labouret durand me youanquis; labouret chué; mæs labouret é spécial eit gounit hou paraouis. *Math.* 20. 6.

Me hanàu hou poénien, ha me vou perpet guet-n-oh eit hou consolein hag hou recompancein.

**Histoér.**

Dén ne hel pad hemb gobér un dra benac. Adam e oé bet crouéet eit labourat, memb ér baraouis terrestr, ha pihue-benac ne labourou quet, e stleijou ar en doar er vuhé anéussan. *Genes.* 2. 15.

Leinein e hrér é bnhé er Sænt, penaus nombr bras a fidélèd hum dennas guéharal én deserheu ag en Égypt, hag e vihuas én-hai én ur santeleah vras.

Hà penaus é oent ind deit de vout quer santel? dré er beden hag er mortefication, dré er réflexion hag er méditation ar lézen Doué hag ar er joéieu ag er baraouis, hag é particuliér dré ul labour continuel, dé béhani é rident guet un hireah hag un apertis hemb par.

Peb-nnan a nehai e oé obljet de labourat eit bihuein, bag el lod muihan e hré boah alézoneu d'er ré peur.

Sant Jérôm e laré liès d'é zisciplèd : labouret, labouret, rac mar beèh perpet é hobér un dra benac, en diaul n'bellou quet hou tantein.

*Réflexion.* Queméret seûr, tud youank, ar er Venèh-cé. Mar labouret ehué revé hou quellout, mar impléet mad en amzér e ra Doué d'oh, hui hum santefiou èl er fidèlèd-cé.

## CHAPISTR XVIII.

ER FÆÇON DE SANTEFIEIN EN DEUÈH HAG EL LABOUR.

1° Ne vern petra e hrehet, tud youank, groeit ean eit gloér en Eutru Doué, eit salvedigueah hou c'ineaneu ha delivrans en ineaneu ag er purgatoér. Ya, hou péet perpet un intantion pur ha santel én hou c'ol œvreu hag én ol circonstanceu ag hou puhé, én daibrein èl én ivèt, él labour èl én discuèh. I. *Cor.* 10. 31.

O guet a fauteu e péré en hum virehet a gouéhel, guet a vénédictioneu e dennehet ar-n-oh mar hèliet perhuèh mad en avisen-men!

Eit tremein santélemant hou teuèh, comancet dré hum gondui erhat a vitin.

Quel lès guèh ma tihousquehet durand en noz, hou péet soign de seuel hou sperèd hag hou calon tremaha Doué.

Pe vou mal seuel, sàuet prontemant, é chonjal é ma Doué doh hon calhuein, hag é oh é servitour.

Consacret hag ofret dehou, dré sin er groéz, en ol œvreu ag hou teuéh. Trugairéqueit ean ag er soign en dès bet d'hou coarn durand en noz, ha reit hou calon dehou.

Hum busquet gnet modesti hag honestis, én ur chonjal é ma Doué doh hou sellèt.

Nezé groeit hou peden guet devotion, én ur chonjal é conzet doh Doué ean memb, péhani e sel quêntoh dob er galon ha doh er santimanteu ag er galon, eit doh er honzeu.

Manquein er beden de vitin e zou manquein de unan ag en actioneu principalan ag en deuéh, troein cain d'un nombr bras a hræceu hag a secourieu, hag hum laquat én danjér de gouéhel é hilleih a fauteu, ha martezé memb én un accidant hirvoudus benac.

Doué ne houlen quet guet-n-oh pedenneu hir; mæs ean e ven m'ou groéhet guet devotion, ha m'en adorehet a galon hag a sperèd quênt comans hou labourieu.

Quênt comans hou labour, ofret ean enta de Zoué, hag anduret eit pénijen ag hou péhedeu er boén e hoès doh er gobér. Chonjet hès é presans en Eutru Doué ha dihoalet a guemér gloér guet hou labour, hou ç'abilted pé hou quellout hag hou nerh.

Éveheit ehué doh bourdeu er ré sod, pêleit doh ou boarieu dijauj, ou boufonereaheu hag ou goal gonzereaheu.

Quênt er prèd, pedet Doué de durul é vénédiction ar er bouit e yet de guemér. Beèh réglet mad éu daibrein hag éu ivèt, ha ne vanquet jamæs a larét græs éo achimant ag hou prèd.

Retornet d'hou lahourieu guet er memb santimanteu a relijion ha guet aboeussans: chonjet é ma Doué ean memb é comandein d'oh, dré guéneu hou quéreot pé hou mistr.

Mad e brehet gohér mar-a-retoro ar hou couscians durand eu dé, eit hanàuein er fauteu e hoès comettet a vitin: éveheit é spécial a béhein durand hou labourieu, dré chonj, dré zesir, dré gonz, dré selleu pé dré hobéreu diharfæt, pé doh hum glêm ag hou poénieu ha doh hum revoltein énep dehai.

Dihoalet ehué a hum lezel d'er parès, a laireah hou ç'amzér pé a labourat dré avaris.

Necessær-é, gûir-é, labourat eit bihuein: mæs oecessæroh-é hoah labourat-eid er vuhé éternel: honéh-é en afær quetau hag a vrassan conséquans. *Joan.* 6. 27.

2° Dré er heden é teliet comans, dré er beden é teliet hoah achihue hou teoéh.

Na caeret, na consolusset-é eid ur hrechén

guellout consacrein èl-cé ul é œvreu de Zoué! Er fatig, er poénieu calettan e chanj dré-zé én ur vamen a joé hag a gonsolation, ha memb én ur recompans éternel.

Er beden de noz e den hénédiction en Eutru Doué ar œvreu el labourér, nu santeïï hag e ra dehai buhé; haval doh un amzér dous ha cloar, péhani e hra d'er boquetteu caer ha liguérnus seuel hag hum zigueor.

Na caëret-é guélèt el labourér é trugairéquat, én achimant ag é zeuéh, en Doué en dès digueoret é sperèd ha reit nerh ha couraj d'é vampreu eit condui é labour.

Er heden de noz, ean e receu hoah un nerh hag ur houraj nehué.

O na caëret, nag agréaplet-é dirac deulegad en Eutru Doué en tyegueaheu grechénzé, péré e huélér doh hum dolpein hag é stouyein assambl eit trugairéquat Doué én achimant ag en deuéh, hag eid er pedein de gontinuein é vadeleah én nu hevér!

Dihoalet enta a vanqnein a hobér er beden de noz; dihoalet ne vehèh gouniet guet er housquèd, durand ma oh doh hé larèt.

Sàuet, sortiet quêntoh : er vràuité ag er stirèd, er vràuité ag er firmamant e zalhou hou teulegad digueor, durand ma adorehet en hani en dès ind crouéet.

Beèh soureius, quênt monêt de repos ar hou culé, a repassein én hou sperèd er fauteu e hoès groeit durand en dé, hag a houlen pardon a nehai guet Doué.

En examén-zé e vou forh pourfitabl eid oh, e arestou en nerh ag hou coal inchnationeu, hou laquei ér stad de hanàuein ol hou péheden, ha d'ou dísclérien reih mad, a pe vou requis d'oh ou hovessat.

Hum zihusquet perpet guet respet hag honestis, ba chonjet e quitehet él-eé un dé ol er maden ag er bed-men. Nuah é oh deit ar en doar, ha nuah é retornehet d'en doar, emé er Scritur-Santel. *Job.* 1. 21.

Hou péet chonj d'hum laquat idan goarnation en Entru Doué, idan protection er Huérhiès Vari, hou ç'Æl-gardién hag en ol Sænt ha Santésèd ag er baraouis. Anfin chonjet én un dra vad benac bet quen ne vehet cousquet.

**Histoér.**

Ér bouvand ag en Trap é hrér liès durand el labour, ha memb durand er prèdeu, er sinal eid ofrein en ol œvreu de Zoué.

Er sinal reit, peb-unan ag er venèh e arest é vréh ar en hènt de gass un tam d'é vêg, pé er benhuég en dès sàuet eit labourat,

beta quen n'en dès ofret é labour de Zoué ha beta quen ne bermettér dehou continuein.

Ur menah, emé sant Sophron, hum dennas é hunan é creis un deserh, ha pél doh ur fetan de béhani é oé ret debou monèt de dorein é séhèd.

Fatiguet ma oé un dé é touguein é bodad deur, ean e gueméras er ferm résolution de dostat é dyig d'er fetan-zé.

Hag un dé benac goudé, durand ma tougué aré é bodad deur, ha ma oé ocupet bras guet er chonj-zé, ean e gleuas ardran é gain boéh unan péhani e havalé contein é baseu. Dihue huéh ean hum zistroas hemb güélèt nitra. En dairvèd güéh, ean e huélas un dén youank, gusquet guet dillad güen ha liguernus èl en hiaul. Quement-cé e bras dehou creinein. N'hon péet quen eun, emé en dén youank-cé d'er menah : me zou Æl en Eutru Doué, ha me gont hou paseu, eit ma veint ol recompancet.

Rac-cé er menah, é léh chonjal tostat d'er fetan-hont, e vennas monèt boah pélob doh-t-hi. *(É buhé sant Sophron.)*

***Réflexion.*** En œvreu distéran ofret de Zoué, en devou ou recompans. Ne vanquet enta jamæs, tud youank, d'ur bratiq quen æs ha quen avantajus.



## CHAPISTR XIX.

AG ER VERTU A DURTÈO.

En dud youank péré e zou pur a gorv hag a sperèd e zou, hemb arvar, ineaneu ag er ré caëran ha parfætan dirac deulegad Doué.

Jesus e zigueoré é zivréh eit receu en dud youank pur, ou hoqué, ou sterdé ar é galon hag e ré é vénédiction dehai. *Marc.* 10. 16 ha 21.

Jesus e gâras mui sant Yehan eid en Apostolèd aral, rac ma oé pur, hag e ras dehou er brassan merchen a garanté, betag en dehuéhan huannad.

Ya, rac ma oé pur er Sant-cé, Jesus el lausquas de repos é bèn ar é galon en noz dehuéhan ma coémas guet é Apostolèd, hag e laras de sant Yehan, a ziar er groéz hag idan rantein en dehuéhan huannad : *Me mam e vou bremen hou ç'hani, ha hui e vou hé hroaidur én léh.* Joan. 19. 21.

Ranteleah en nean e aparchant d'er vugalé pur ha santel, hag en norieu ag er haraouis e vou chairet doh er ré lous ha lubrik, ma n'hum gorijant. *Math.* 19. 14.

Caloneu er vugalé pur e zou dameuraus caër en Drindèd adorabl; mæs caloneu er ré paillard e zou dameurans Satan. *Apoc.* 21. 27.

Er vugalé pur e zou mampreu bihue de Jesus, bugalé de Jesus, hag er ré paillard e zou bugalé a golér, sclavèd de Satan. I. *Cor.* 6. 15.

Er vugalé pur e zou câreî hag istimet guet ol en dud a fæçou, hag er ré dibauchet n'en dint câret meit guet er ré fal; ol en dud a fæçon ou discou guet er bis, hag e bèla doh-t-hai just èl doh ur vocen.

Er vugalé pur e hra consolation ou hérent hag ou amièd, e hel gobér chancheu vad, e den benédiction en Eutru Doué ar nehai, e joeis ér galon ag ur peah dous ha padus, èl en dud santel Tobi ha Jojeb; hag er ré libertin e hra croéz ha tourmant ou fameil, maleur ha disinour ou amièd, ha lies é huélér en accidanteu hirvoudussan é arihue guet hai; liès é huélér er brassan malédictioneu é couéhel ar nehai hag ar ou madeu; el libertinaj e dennas en tan ag eu nean ar Sodom ha Gomor; el libertinaj e forças Doué guéharal de vaicin ol en dud én deluj jeneral. Noë hag é fameil e gavas græs dirac deulegad eu Eutru Doué, rac ma oent pur ha santel. *Genes.* 19. 24. Ibid. 7. 1.

O tud youank! hou péet enta caz ha malis doh er péhèd a baillardigueah, ha càret ha pratiquet er vertu caër a burtèd!

Er bed, er hig ha Satan e hrei ou fossibl eit hou couciein; mæs beèh courajus, rac Jesus e gombatou guet-n-oh hag e rei d'oh er victoér, ha sur vehet a nehi, man pratiquet en aviseu-men.

Éveheit ha pedet eit n'antréhehet quet éu tantation. Jesus ean memb e gomand quement-cé d'oh. *Math.* 26. 41.

Ya, éveheit ar hou teulegad, hou tiscoharn, hou téad, ar ol hou mampreu hag ar ol bou squèndeu, rac ma ne zihoalet, Satan e antréou dré-z-hai én hou calon.

Éveheit ar ol en dianvès a han-oh hag ar hani er ré e vihue én hou compagnoneah.

Éveheit ar hou sperèd, éveheit ar en desirieu diréglet ag hou calon.

Éveheit doh un hantis rai hardéh ha doh ur garanté rai diner.

Péleit doh er hompagnoneaheu danjerus, doh en divertissemanteu safarus hag el léhieu a zibauch, dob en hoarieu danjerus hag er hroleu publik.

Anfin, éveheit doh er guriosité péhani hou tougou de gleuèt tout, de huélèt tout er péh é bass, e hrér pé e larér.

Open, pedet Doué hès de rein nerh ha couraj d'oh.

Er burtèd e zou un donæzon a ziarlhné, hag hanni ne hel hé honservein hemb græs en Eutru Doué. Pedet ean enta d'hou secour; hag hou péet ehué recour liès 'doh er Hnérhiès Vari, mam a hurtèd hag a huérhtèd.

Chonjet hoah én hou pedair fin dehuéhan, ér marhue, ér jujemant, ér baraouis hag én ihuern quel liès guéh ma vehet tantet.

Chonjet é marhue ha passion hur Salvér, taulet ur sèl ar el Imaj ag é soufranceu, ha considéret péguement en en dès constet hou c'inean de Jesus..... Ah! n'er brucefiet quet a nehué én hou mampreu.

Anfin, tosteit d'er Sacremanteu : castiet hou corv, mæs perpet guet permission hag avis hou covézour.

**Histoér.**

Er prins Casimir, mah d'ur roné a Bologn, deustou ma passas é youanquis é palæs é dad, é péhani é comettèt liès ul lod vad a zisordreu, hum gonservas neoah pur ha santel dirac deulegad en Eutru Doué.

A vihan ean e ziscoas ur garanté hemb par doh er vertu caér a hurtèd. É sourci eit conservein en inoçans ag é vadiènt e oé quer

bras, ma pélé doh é bresans ol er ré hag ol er péh e oé capabl d'hé blessein.

Jamæs ne sellé na moès na merh én ou fas; ean e gonzé doh-t-hai gnet er brassan modesti hag honestis, é zeulegad perpet devalet tremaha en doar.

Én é glinhuèd dehuéban, é spécial, é bras d'hanàuein d'en ol en estim en doé eid er vertu caër a burtèd.

A pe zisclérias é védecinerion dehou é oé question a verhuel, pé a gol é burtèd, ean e rescondas quentéh, guet er brassan conraj ha guet er brassan fermdér : *me gollehé mil gùeh mem buhé, quêntoh eit col ur huèh hemb quin un tresol quer précius él er burtèd!*

Merhuel e hras, én efféd, hag é varhue e oé bet précius bras dirac deulegad en Eutru Doué. Arihue e hras quement a viracleu ar é vé, ma véfitas boul sellet èl ur Sant.

***Réflexion.*** Hou péet, tud youank, er memb istim hag er memb sourci eid er vertu a burtèd. Soufret er marhue quêntoh eit hé hol; hag en Doué, péhani e gâr er ré pur, hou recompançou durand ol en éternité.

---

## CHAPISTR XX.

### EN HUMILITÉ.

Jesns e arestas un dé ur hroaidur bum gavé é misq er bobl e oé doh er cheleuet, bag e grias a voéh ihuel, én ur ziscoein er hroaidur-zé : en hani ne vou quet humbl avel er hroaidur-men, n'antréou quet é ranteleab en nean. *Math.* 18. 4.

Disquet guet-n-ein, e laré-ean liès d'é Zisciplèd, péh quen dous ha péh quen bumbl on a galon. *Ibid.* 11. 29.

Ya, tud yonank, Jesns en dès disqnet ha comandet d'oh, ha dré é gonzen ha dré é œvreu, pratiquein er vertu caer a humilité.

Jesus e oé Doué, ha Jesus hum humilias neoah betag bum hobér croaidnr, betag sentein doh sant Jojeb bag er Huérhiès, beta bihuein én ur beuranté vras, pèl doh en inourieu hag en digueoreu ag er bed, betag anfin merhuel ar ur groéz étré deu lair.

Mar fal d'oh enta plijein de Jesns, beèh humbl èl Jesus.

Mar fal d'ob cavouèt ræsonien nerhns eit hou toug d'en humilité, ne boès meit antréein én dondéd ag bon couscians : inou

hui e gavou hilleih a ræsonieu nerhus eit mouguein hou ç'orgueil.

Laret nezé liès doh-oh hou ç'hunan : pihue on-mé dirac deulegad en Eutru Doué? Ur prean doar, un dornadig peudr ba ludu, ur péhour, ur béhourès goan ba bresq, lan a goruption hag a lousteri !

Me fal d'ein seuel me fèn orgueillus drest er réral.... Mæs pe hanàuehent en diabarh a han-an, rûein e hrehen guet er méh.... Ne gredehen quet memb seuel men deulegad nag hum ziscoein ér splandér....

Pêla doh-ein, Satan, rac te zou tad miliguêt er ré glorius. Ha te ven ehué gobér ur ranjen guet me féhedeu eid arlein guet-hi me zreid ér palfond ag en ihuern, ha me zennein guet-n-id inou mar guellès cavouèt en tu.

Petra e hellan-mé gobér a han-an me hunan? Nitra pur. Pibue en dès reit d'ein er péh e mès? Doué ean memb; ha martezé quênt pèl é vou ret d'ein rantein cont dehou ag en ol donæzoneu en dès reit d'ein dré é libr ha vad volanté.

Hag én efféd, tud yonank, pihue a han-oh e hellehé laret é vehé fin ha ræsonabl er penr e huélehoh pé doh hum hlorifiein guet en habid caer en dès recenet guet un dén

charitabl, pé é monèt de outrajein ha de anjuliein en hani en dès-ean tennet a visér ha reit dehou tout er péh en dès? Hui er sellehé, me zou sur, èl ur sod, èl un dén ingrat ha dinatur.

Mæs sotoh, ingratoh vehoh hoah pe guemérehoh gloér guet hou madeu, guet hou ranq ihuel, guet hou ç'abilted, pé guet hou nerh, hou prâuité hag hou vertuyeu; rac hui e hoès receuet ol quement-cé guet en Eutru Doué, ha hui e zeli gout ne hellet nitra ha n'en d'oh nitra a han-oh hou ç'hunan, hag é outrajet, én ur fæçon horibl, hou Toué quel lies guéh ma hum chervijet ag é zonæzoneu eit hum seuel guet orgueil drest er réral.

Beèh enta humbl a galon hag a sperèd dirac é zeulegad.

Beèh humbl dirac hou teulegad prop ha dirac deulegad en dud: sentet guet respet doh er ré en dès autorité ar-n-oh, ha cheleuet ou áviseu mad guet atantion.

Beèh mad hag honest é quevér er ré e zou ér memb ranq guet-n-oh, ha ne glasquet jamæs hum seuel guet orgueil ar drest hai.

Beèh dous ha charitabl é andret er ré e zou izelloh eid oh, ha secouret ind d hobér er mad.

A pe santehet en orgueil é tonèt d'hon tantein, laret quentéh doh-oh hou ç'hunan: ô doar, ô peudr ha ludu! perac é clasquès-té hum foénhnein èl-cé? Hinihue é ous boah bihue, arhoah martezé é vei marhue! Hinihue é ous sèuet, arhoah martezé é vei é ranq er ré izellan! A dra-sur, quênt pèl é tei de vout mâgadur er prinhuèd! quênt pèl ne vei meit peudr ha ludu!

**Histoér.**

Sant Gregoér a Néocésaré en doé convertisset nombr bras a bayannèd. Un dé ma oé deit en habitandèd ag ur guér hanhuet Coman de houlen guet hou un Escob eid ou instrujein, ean e laras dehai: querhet d'er guér, ha choéjet er hapaplan hag er santellan e gavehet én hou misq, rac me yei quênt pèl d'er honsacrein.

A pe arihuas sant Gregoër én ou misq, ind e bresantas dehou er grechénion noplan hag abilan ag ou bro.

Er Sant e huélas dré-zé en istim ou doé eid er madeu hag er ranqeu ihuel; rac-cé ean e laras dehai: ne sellet quet quement doh en dianvès; sellet quêntoh doh er vertu. Nezé ind e bresantas dehou esprès ur glenaér

fal husquet ha dùet guet er moguêd. Er Sant, pêhani e oé abil, e remerqnas, én ur gonsidérein en dén-men, ne oé quet qner sod èl ma chonjé er ré er presantas dehou. Rac-cé, ean en tennas guet-hou a costé, en interrojas hag er honjuras de larèt dehou pihue-oé.

Me hanhue e zou Alexandr, emé er gleuaër-men : n'en dé quet eu dobér en dès me laqueit ér stad trist-men, mæs en desir de bratiquein er vertu én ur fæçon cuhet. En dûadur-men e huélet doh-ein e vir doh en dud a me hanâuein. Open, er stad izel ha cuhet-men e ra d'ein nerh de resistein doh me zantationeu, hag em lansq én ul liberté parfæt eit pratiquein en humilité. Me zou yonank, brân ha nerhus assès; mæs hui e huél é hellan hum salvein æssoh ér stad-men eid én ur ranq ihuel. N'em disolet quet, m'hou supli, hui hemb quin em hanâu bremen, rac hui e hoès me forcet de larèt er huirioné d'oh.

Sant Gregoèr, arlerh en dout examinet mad en dén-men, e gomandas d'er fidèlèd en hêlié durand é voyaj en nættat ha rein dehou habideu caër.

Én atretan, ean e retornas d'assamblé er fidèlèd, eit conz dehai a zevérieu sacret en Escob hag ag er vertuyeu e zeli en dont.

É oé hoah é predĕg, a pe autréas en dén-hont é assamblé er fidélèd, mæs nætteit mad ha gusquet guet dillad prop sant Gregoër.

Ol er fidélèd hum arestas d'er sellèt, ha sel-mui m'er sellent, sel-mui é havalé guet hai é oé un dén santel hag abil bras.

M'em boé laret d'oh erhat, emé sant Gregoér, sellet quêntoh doh er vertu eit doh er vrauité, er gusquemant hag er madeu.

En dén-men e admiret, e zou er gleuaër-hont bou poé presautet d'ein; ha Doué ean memb en dès eau choêjet eit bout hou ç'Escoh.

Sant Gregoër e gonsacras nezé Alexandr, péhani e vontas arlerh ér gadoër-predĕg, hag e ansaignas eu Aviél d'er hohl, é presans sant Gregoér, én ur fæçon admirabl.

Alexandr e gouduyas santélemant é zevèd bet en dehuéhan huannad, e varhuas memb eit hai hag eid er fé durand ur hersécution e arihuas goudé, hag en Ilis en inour èl ur martyr. (*Histoér en Ilis, livr* 6.)

*Réflexion.* Chetui penaus é ta Doué de re-compancem en humilité hag er vertu cuhet. Ean e choéj lies er ré humplan ha cuhettan eid ou seuel ér harguen iluellan. Beèh humbl ehué, tud yonank, ha Doué hou clo-riffon dirac en ol, ahoel ér bed aral.



### CHAPISTR XXI.

AG ER BEDEN.

É gùirioné, é gùirioné, m'en assur d'oh, emé Jesus, mar goulennet un dra benac guet me Zad ém hanhue, ean en acordou d'oh. *S. Yehan.* C. 16. v. 23.

Arlerh conzeu quer splan, quer consolus hag a herh Doué, perac, tud youank, en hum ziscoet-hui quer yein doh er heden? perac é ma hoah requis hou ç'ngajein de hedein? Allas! hou pihan a fé, ou manq a réflexion e zon caus.

Disquet enta, ô men Doué, disquet d'en dud youank hou pedein èl ma faut. Ya, disquet dehai petra-é er heden ha péh quen excellant-é; péh quen necessær-é, ha penaus é teliant hé gohér. *Luc* 11 ha *Rom.* 8. 26.

Sel-mui ma hanàuehet er gùirionéen-zé, sel-mui é hlorifiehet en Eutrn Doué; ha sel-mui ma rantehet gloér hag inour dehon, sel-mui ehué en en disposehet de scùil ar-n-oh é vénédictioneu.

Petra-é er heden? Ur sàu a hur sperèd tremaha Doué, eid en adorein ha goulenn guet-hon hun dohérieu.

Ya, dré er beden ni e ador en Eutru Doué èl hur hrouéour hag hur mæstr souveræn; ni e houlen guet-hou pardon a hur péhedeu, en trugairéqua ag er vad en dès groeit d'emb, hag er honjur anfin de hèlat dohemb peb sort droug révé en inean ha revé er horv, hag er pèd de gontinuein é vadeleah én hur hevér.

Mab-dén e zou composet ag ur horv hag ag un inean; hag èl m'en dès Doué ou joéntet assamhl, ind e hel hag e zelt hon glenèt eid adorein ha pedein ou hrouéour, pehunan revé é hellout : er sperèd, dré é santimanteu, er horv, dré é gonzeu hag é stouïereah. Mab-dén enta e hel pedein é dihue fæçon : a sperèd hag a vèg.

A pe adoramb, a pe hedamb en Eutru Doué a sperèd hemb quin, èl m'en dé é hobér méditation, é hobér réflexion ar ur mystér henac pé ar marhue hag ar bassion hur Salvér, quement-cé e hanhuér pedenneu intérior, pedenneu a galon, pedenneu a ziabarh.

A pe hrononçamb conzen, èl m'en dé é larèt, *hun Tad péhani zou én nean*, etc., *mé hou salud, Mari*, etc., en dra-zé e hanhuér pedenneu a vèg, pedenneu a zianvès. Neoah, remerquet mad, eit ma vou

mad er bedeu, requis-é ma joéntehet, güeilan ma hellehet hou ç'intantion guet er honzeu e bronouçou hou téad : rac, mar n'er groet él-cé, Doué e hrei d'oh, él d'er Pharisiénéd, er rebreich terribl-meu : en dud youank-cé em inour a vég; mæs ou halon e zou pêl doh-ein : rac-cé é léh m'inourein, ind em ofans. *Math.* 5. 8.

Hui e hel hag e zeli memb pedein liès hou ç'hunan bag a gosté, pé hum joéntein guet er réral eid er gobér, pé assistein ér pedenneu publik e hra en Ilis. *Jac.* 5.

Hui e zeli pedein liès hou ç'hunan; rac hui e boès græceu ha dobérieu particuliér de houlen guet Doué. *Rom.* C. 12. v. 12.

Un dra vad e hrehet hum joéntein deu pé tri assambl, ha memb muyoh, eit pedein; rac hou pedenneu en devou mui a nerh. Jesus e assur é vou én hou creis, eit hon cheleuét, a pe vehet él-cé assambl é pedein. *Math.* 18.

Necessær-é d'oh elué assistein ér pedenneu publik e hra en Ilis : rac en Ilis e zou carguet de bresantein de Zoné hou ç'ol dobér eu. *Cor.* 4. 1.

Jesus-Chrouist en dès ordrénet d'é vinistrèd hum laquat étré-z-oh hag en autær, ha seuel ou divréh tremaha en nean, eit

distan é golér quel liès guéh ma hanaueint en e hoès ean ofancet, hag eid er honjurein de scüil ar-n-oh peh sort hénédictioneu.

D'er vêlean en en dès Jesus-Chrouist reit er garg ihuel hag admirabl-cé. Nag a huéh en ou dès arestet bréh vanjourès en Eutru Doué prest d'hou perhonein! Nag a huéh en ou dès tennet ar-n-oh, ar hou quérent hag ar ou madeu bénédiction en Eutru Doué, ha ne houyèh quet!

Chetui perac en ou dès hou calhuet quel liès d'en lliis eid adorein Doué, eid assistein ér sacrefis ag en overen, ér préhécioneu, ér pedenneu publik e hrent. I. *Tim.* 2. 1. 2.

Hà péré-é er pedenneu güellan hag agréaplan de Zoué? pé er pedenneu e hrér én ul larèt conzeu, pé er pedenneu e hrér a sperèd hemb quin? En eil hag éguilé e zou mad ha memb necessær : rac requis-é ma pedou er horv hag en inean. Neoah Doué e lar é sèl quêntoh doh er galon eit doh er honzeu. I. *Reg.* 16. L.

Péhani-é er güellan peden e hellet hag e zeliet larèt hou ç'hunan, pé guet er réral? *Un Tad pêhani zou én nean*, etc. Rac hur Salvér Jesus-Chrouist, péhani e hanàu reihmad hou ç'ol dobérieu, en dès ean memb composet er heden-zé ha laqueit én-hi ol er

péb e zehet goulen guet hou eid é bloér hag hou salvedigueah. *Luc.* 11. 2.

Péré hoah? *Me hou salud, Mari*, etc. Er pedenneu aproet dré en Ilis, èl m'en dé er heden de noz ha de vitin : er pedenneu e zou recomandet d'er ré e zou ér Bredieheu instituet dré en Ilis : er pedenneu e gavér él livreu a zevotion, èl m'en dé el litanieu, etc.; er pedenneu e hra en Ilis é assamblé er fidélèd, hag é spécial er pedenneu e bra ér sacrefis adorabl ag en overen, ér gospereu, ér vénédictioneu, er préhécioneu, hag anfin er pedenneu e lar pé e recomand ministrèd Jesus-Chrouist.

Mæs drès peb tra, beèh sourcius d'hobér méditation, liessan ma hellehet. Ne basset jamæs un dé hemb quin hemb gobér réflexioneu sonn ha poset ar unan benac ag er güirionéen e ansaign d'oh er fé, pé ar marhue ha passion hou Salvér, pé ar er péh e hoès cleuet ér predégueu, pé ar en afær ag hou salvedigueah, etc., pé ar er güirionéeu, pé ar er péh e inspirou d'oh er Sperèd-Santel. Quement-cé n'en dé quet diæs. Hui e bel er gobér pé de vitin pé de noz, ér fin ag hou peden, pé memb durand hou labour. N'en dé quet requis bout abil bras eid er gobér; hag open, pedenneu er ré humbl ha

pur e zou agréabl bras dirac en Eutru Doué hag e sàu bet é drôn. *Eccli.* 35. 21.

Mar beèb fidel d'hobér méditation, hui e huélou, tud youank é chanjehet a vras hag é rei Doué d'ob peb sort græceu ha donæzoneu. Er réflexion, er méditation e zou ur squél eur eit montein beta trôn en Eutru Doué hag ur moyand æs ha sur eit pêlat dob er péhêd ha pratiquein er vertu. *Eccl.* 7.

Hui e gavou él livr ag er *Méditationeu ha Pratiqueu devot*, un instruction forh caër ha forh hir ar en articl-men, *pajen* 80.

2º En avantajeu caër ha précius e gavehet ér beden e zeli hou ç'ingajein d'hou pout recour doh-t-hi én ol ocasioneu ag hou puhé.

En ancién hag en Testamant nehué, en histoér ag en Ilis ha buhé er Sænt, e laq dirac hun deulegad cand ha cand exampl péré e zisco splan él en hiaul nerh ha vertu er beden.

Er profæt Moïs e hêd en Eutru Doué, ha Doué e zisparti en deur ag er Mor-Rû eit lezel un hènt guet er bobl a Israël. *Exod.* 14. 21.

Josué e bêd en Eutru Doué, ha Doué e arest en hiaul eit rein de Josué amzér de zistruj é anemisêd. *Josué.* C. 10. v. 12.

Er profæt Éli e hêd en Eutru Doué, ha Doué e ressuscit croaidur un intanvès. 3. *Rej.* 17.

Er roué Ézéchias e bèd en Eutru Doué de huellat dehou, ha Doué e hiras é vuhé a buemzéc vlai. 4. *Reg.* 20.

Judith e bèd en Eutru Doné, ha Doué hum chervij a nehi eit delivrein é bobl ag en tyrant Holofern. *Judith.* 13.

Anna, moès Elcana, e bèd en Eutrn Doué, ha Doué e cheleu bé feden, hag hé rant mam d'ul ligné gaër. I. *Reg.* 11.

David e bèd en Eutru Doué, ba David e ziscar Goliath guet un tanl mein. I. *Reg.* 17.

Daniel e bèd en Eutrn Doué, ha Doué e gonserv er vubé d'er profæt Daniel, taulet é loj el honnèd. *Dan.* 14.

Dré é bedennen, sant Stevan e obtenas guet Doné conversion sant Paul, pébani e hoarné dillad er ré e labé sant Stevan a dauleu mein. *Act.* 8. 2.

Dré é bedenneu, en dén youank Tobi e bélas er goal sperèd dob-t-hou ba doh é voès. *Tobi.* 8.

Dré ou fedennen, en Apostolèd e ranté er yehaid d'er ré clan ha mahignet. *Act.* 3.

Dré hé fedennen, en Ilis en dès hon telivret a gand ha gand accidant hirvoudus, ha tennet ar-n-oh, ar hou quérent hag ar ou madeu, bénédiction en Eutru Doué. Chetui amen un exampl.

**Histoér.**

Ér blai puar hand nàu ha tri-niguénd, Doué e gastias, én ur fæçon terribl, er guér a Vienn hag nl er vro tro-ha-tro dehi. En doar e greiné idan treid hé habitandèd : amen en tyér e gouéhé; azé en tan e grogué énhai hag ou losqué. Open, el lonnèd gouibne, er bleidi, er harhuèd, en oursèd, goudé en devout scontet en ol ar er mæzeu ha dismantet ou madeu, e zé a vandenneu é quér, e ridé dré er ruïeu, e antréé memb én tyér eit divorein en dud. Bamdé é cleuèt conz ag ur maleur benac; bamdé é cresqué en accidanteu cahussan.

En noz a Sadorn-Vasq, durand ma né sant Mamer én ilis guet é gueih devèd, en tan e grogas én un ty a béhani er flam e hellé aribne guet un nombr bras a dyér aral. Durand ma oé er bobl é clasq er mouguein, sant Mamer hum daulas é fas doh en doar, débet en autér, e gonjuras en Eutru Doué, én ur scüil dareu, d'en devout truhé dob é bobl, bag e bromettas gobér yunien ha pedenneu publik.

Tra souébus! a bnén é oé achibue é beden, a p'en das er fidèlèd d'anoncein

dehou é oé lahet en tan. Nezé er Sant e zisclérias d'é zevéd er promess e hras de Zoué. Ol er fidélèd e sentas doh é voéh, hag e acomplissas er péh e oé bet comandet dehai. Ehué, ind hum huélas, hag en dé-cé memb, délivret ag er maleurien e houisé ar nehai. Doué e arestas é vréh vanjonrès, hag e sàuas ar é bobl un dorn miséricordius, ent rein dehon é vénédiction.

A vazé é ta er Rogationeu. (*Histoèr ag en Ilis, er blai* 469.)

*Réflexion.* Sellet, tud yonank, péb quer erihue ha péh qnen nerhus-é er beden. A pe huélehet Doué doh hou punissein, é léh hum revoltein énep d'é volanté, ha tærein doh hou poénieu, pléguet hou pèn guet humilité, ha conjuret Jesus d'en dout truhé doh-oh.

## CHAPISTR XXII.

### REQUIS-É PEDEIN.

1° Hui e adorou en Eutru Doué, ha ne chervijehet meit hou ihun, e lar er Scritur santel. *Math.* 4. 10.

Mæs penaus en en adorehet-hui, penaus en er chervijehet-hui, ma ne gàret er beden?

Hui e zeli adorein Doué; de larèt-é : hanàuein ha respettein er bouvoér en dès arnoh, stouyein dirac é Vajesté adorabl, bum humilhein én é bresans, hag avouéein dirac-t-hou hou peuranté hag hou misér.

Hui e zeli chervijein Doué; de larèt-é : bui e zeli mêlein é vadeleah infini én hou quevér, mirèt é hourheméneu ba rein dehou er brassan mercheu a respet hag a garanté.

Hui e zeli adorein Doué; de larèt-é : hui e zeli respettein é santeleah, ouilein hou péheheu én é bresans, ha goulen guet hou hemb arsàu er secourieu a béré en e hoès dobér revé en inean ha revé er horv.

Mæs, tud youank, penaus é hellehet-hui gobér ol quement-cé hemb hou pout recour doh er beden?

Ehué, en Doué en dès hou crouéet hou ç'oblij d'er pedein, ha d'er pedein hemb arsàu, d'er pedein é peb amzér, rac hui e zeli er chervijein é peb amzér hag hemb cess. *Luc.* 18.

Doué en dès reit d'oh ur horv hag ur sperèd, ha peb-unan a nehai e zeli en adorein én é fæçon ha revé é bellout.

Er beden e zou enta unan ag er principalan obligationeu e boès é quevér en Eutru Doué.

2° Open quement-cé, er beden e znn unan ag er principalan devérieu e zeliet d'oh hui memb; rac hui e houér ne hellet gobér nitra hemb secour hou Crouéonr, hag é ma dré er beden en en dongnebet d'hou seconr. *Rom.* 8. 26.

Hemb é hræs, én effèd, ne zei d'oh na mirèt a bébein, nag hnm burifiein ag er péheden e boès bet commettet.

N'en dès meit Doué e hel goarn hou ç'inean hag hou corv é creis en danjérieu hemb nombr é péré en hum gavet hemb cess.

Doué hemb quin e hel gobér d'oh dissoh én hou ç'afærieu spirituel ha tamporel, hou conservein pnr bé caër dirac é zenlegad, pé purifiein er sæ gaër ag hou ç'inoçans, mar e hoès hi couciet dré hon péhedeu.

Mæs penaus é vélitehet hui é hræs hag é secour, penaus é hellehet hui en ingajein d'hou coarn ba d'hou tihuen? Dré er beden vnn.

Ebué, ean en dès laret d'ob : me zou bou Toué, er huirioné memb : goulennet ha hui e receuou; clasquet ha hui e gavou; scoeit hag é vou digueoret d'oh. *Math.* 7. 7.

É gùirioné, é gùirioné, m'el lar d'oh, ol er péh e houlennehet guet me Zad ém hanhue, e vou acordet d'oh. *Joan.* 16. 23.

Hui e huél, tud youank, en eu dès Doué ean memb promettet d'oh é hræs, ha touiet memb en bé acordei d'oh, mar bé gonlennet èl ma faut. Pedet ean enta, ha pedet ean guet confians.

3° O tud youank! p'hum huélehuh ér brassan peuranté ha misér, ha ma tehé ur prins pinhuik ha charitabl benac de larèt d'oh : deit, scoeit ar men dor, ha me rei ul er péh e zou necessær d'oh, hui e rdehé quentéh de scoeiu ar é zor ha de houlen guet hou er péb e zesir hou calon. O naren! ne vehé quet necessær hou pedein dihue huéh.

Ha hoah, pe vehoh clan bras, paré de verhuel, hag hemb espérans a huellat, ha ma tehé unan-benac de larèt d'oh é bès arihue ur médecinour ér bartér, péhani en dès promettet hou cüellat; n'hou pehé meit er goulen hag ean e zei quentéh d'hon cüélèt ha d'æssat d'oh : nezé, hemb arvar, hui e grìehé quentéh a houis hou ç'ol nerh : ab! quèrhet, quèrhet enta d'er blasq! pedet ean, conjuret eau de zonèt d'em güélèt ha d'em guellat!

Anfin, pe vehoh arietl treid ha deonrn, ha dalbet én ur prison benac de vreinein, hui e zesirehé a dra-sur bout délivret.

Pe zehé unan-benac de larèt d'oh d'er

prison-zé : er prins péhani e hel hou télivrein a hoén en dès laret hinihue : tonchet-é me halon é cleuèt conz ag er stad trist é péhani é ma en dén queih-cé : truhé e mès doh-t-hou ; goulennèt é liberté, ha me hrei digueorein dehou en norieu ag é brison, m'en délivrou.

Ah! hemb arvar, én ur circonstans èl honéh, hui e griehé a bouis hou pèn, ag er sòl ag hou passefos : quêrhet, qnêrhet bean, m'hou supli, de gonjurein er roué-cé d'em fardonein ha d'em lezel de sorti a va-men!

4° O tud youank! mèn é ma hou fé? n'hou pehé quet mui a gonfians é conzeu Doué eid é conzeu un dén? mui a gonfians é miséricord un Doué eid é madeleah ur roué? mui a gonfians é pouvoér un Doué eid en abilan médecinour? mui a gonfians é promesseu un Doné eid é promesseu ur prins?

Petra? deustou ma santet hou ç'inean gronnet a visér, ataquet guet mil clinhnèd spirituel, stleijet hemb cess d'er péhèd dré hou fal inclinationen, ha martezé memb dalhet idan pouvoér Satan guet er ranjenneu ag hou péhedeu, hui e chom tranquil ér stad trist é péhani en hum gavet? Ne vennet quet hum durnl étré divréh en ham e hel hon téhvrein hag hou pèd memb d'hum zistroein doh-t-hou?

Ne vennet quet crial tremaha Doué a greis hou misériceu, uag er houjurein de huellat ha de binbuiquat hou ç'iuean, deustou m'eu dés en desir hag er bouvoér d'acordein d'oh ol er péh e houlennehet guet hou?

Pedet ean enta, ha pedet ean hemb cess d'en dout truhé doh-ob; pedet ean de vitin, pedet ean de noz, pedet ean liès durand en dé; ofret debou hemb manq en œvreu principalan ag hou teuéh, ha sàuet liès durand hou labour hou sperèd bag hou calon tremaha-t-hou.

Pedet ean, a pe assistehet én overeu hag én ofiçeu ag hou paræs; pedet ean, ne veru é péh léh, é péb daujér, é péh tantatiun eu hum gavehet.

5° Dré er beden hui e dennou ar-n-oh peb sort bénédictioneu, hui e receuou guet Doué peb sort græceu.

Dré er beden, hui e zei de vout dous ba patiant, pur ha santel, crihue ba courajus, abil ha devot, modéret én daibrein bag én ivèt, rac hi hou touguei de zoujeiu ha de gârein Doué.

Dré er beden Doué e acordou d'ob er madeu tamporel memb, mar bent avantajus eit hou salvedigueab; rac er bedeu e hra de Zoné digueorein cid é vugalé en trezolieu spirituel ha tamporel e zou étré é zeourn.

Ya, pedet, tud youank, ha Doué e ziazéou én hou sperèd er gùir avis, péhani e rei sclærdér d'oh én ol circonstancen ag hou puhé, ha péhani e hrei ma vehet câret, istimet ha respettet guet en ol.

Pedet, mar d'oh péherion, ha hui e obtenei hou conversion. Pedet, mar d'oh just, ha Doué e hrei d'oh er græs de zerhel doh er mad het er fin ha d'hon pout ur marhue santel.

**Histoér.**

Er missionerion catholik hum gav é bro en Turquèd, e assur d'emb penaus, er grechénion ag er vro-men en devehé méh, pe huélehent un Turk é hobér é beden. Rac ean e zisco mui a zevotion ér heden hag e bèd guet mui a studi eid er grechénion memb.

En infidèlèd-cé e antré divot caér én ou ilisieu, ou deourn joéntet hag ou deulegad devalet tremaha en doar.

Ind hum laq de guetan ar ou deuhlin guet respet; hum daul arlerh ou fas doh en doar, hag e sco ou zâl doh er pàué ag en ilis guet er brassan humilité.

Ne scopant, ne bassant quet memb durand ou feden; ne droant quet memb ou fèn; ne larant quet ur gonz hemb quin d'er ré ou interroj nezé.

En Turk e bèd liès durand en dé, ha memb durand en noz. Ha bout é vehé goaldrettet durand é beden, ne sellehé quet memb en hani er scoêhé. (*Tennet a lîherieu er vissionerion.*)

*Réflexion.* En infidèlèd-cé e zeliché, é gûirioné, gobér mèh d'er grechénion e zou yeinet doh er beden! hag ind hum sàuou énep d'oh, tud youank, mar manquet a gàrein hag a istimein er beden.

o‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡‡o

## CHAPISTR XXIII.

### ER FAUTEU E HRÉR ÉR BEDEN, HA PENAUS É TELIÉR PEDEIN.

1° Hilleih a grechénion e bèd hemb bout cheleuet : bui memb martezé, tud youank, hui e hoès pedet liès bemb obtenein er péh e boulennèh.

Mæs, e laret-hui : souéhet omb é huélèt quement-cé! rac Doué, péhani e zou er huirioné memb, en dès promettet cheleuêt ol er ré en devezé goulennet un dra benac guet hou. Perac enta é refus ean a cheleuêt hur pedenneu, arlerh er promesseu caër en dès reit d'emb?

Cheleuet, tud youank, ha n'ancoéhet ja-

mæs quement-men : hui e hèd hemb bout cheleuet, rac ne hedet qnet èl ma faut. *Jac.* 4. 3.

Hui e laq étré Doué ha hui ur gogussen péhani o vir doh hou pedenneu a vontein het é drôn.

Ha penaus, e laret-hni? Penans, tnd yonank? dré hon péhedeu. Ya, er péhedeucé, é péré é couéhet quel liès, ha péré e gàret quement, péré ne vennet quet qùitat, hag a béré ne chonjet quet memb hum gorijein, e feurm er gogussen-zé hag e hra dehi seuel étré Doué ha hni.

Er stad-cé, hou peden ne hel quet bout agréabl de Zoné; hellein e hrér memb larét é ma nezé hou peden haval doh hani Antiochus, a héhani er Scritur e lar :

Er maleurus-cé e sàué é voéh tremaha Doué guet péhani ne zelié quet cavonèt a hardon; rac Doué ne chelenou jamæs peden ur péhour ahurtet én é béhedeu. 2. *Mach.* 9. 13.

Mar santet enta, tud youank, é oh ér stad a béhèd marhuel, requis-é d'oh quênt pedein, hum humiliein é presans en Eutru Doué, goulen guet hou pardon ag hou péhedeu guet ur galon glaharet, ha quemér er ferm resolution d'hum gorijein.

Red-é d'oh lezel de gouéhel a dré hou teourn en armaj guet péré é combatet énep de Zoué, mar fal d'oh hont deit mad guet hou.

Queméret scùir ar er Publiquén ag en Aviél, péhani e stonyas ér sôl ag en ilis, e scoas ar é galon, én ul larèt guet er brassan glahar : hou péet truhé d'oh-ein, péhour miserabl. *Luc.* 18. 13.

Ehué, é heden e oé het cheleuet, ha retorn e hras pardonet d'er guér.

2° Mæs, e larehet-hui, me mès groeit me fossibl eit hum laquat én dispositioneu-zé, me mès pedet guet contrition ha guet humilité, ha neoah me feden n'en dé quet bet cheleuet.

Hâ perac, tud youank? Rac hui e honlenné martezé guet Doué nn dra benac danjerus eit hou salvedigueah.

Petra e houlennehoh-hui guet hou? maden, inourieu, æsemant? Doué en dès ind refuset d'oh, rac ean e huélé en hou pezé hum chervijet a nehai eid en ofanceìn. Ilni e lausqué a costé er madeu a ziarlhué eit goulen madeu tamporel. Beèh enta régletloh én hon tesirieu hag én hou coulenneu, mar fal d'oh bout cheleuet.

Goulennet quetan tont ranteleah en nean,

doujans ha caranté Doué hag er vertuyeu necessær eit monèt d'en nean; hag arlerb, hui e houlennou madeu temporel, næs perpet én intantion ma veint avantajus eit hou ç'inean, pourfitabl eit gloér Doué, ha revé é volanté. *Math.* 6. 33.

Nezé, Doué hou cheleuon hag e rei d'oh hou goulen, pé mar refus d'oh er pèh e honlennet guet hou, can e acordon d'oh græceu aral pinhiquoh hag avantajussoh.

3° Mæs, e laret-hui, liès en e mès goulennet maden spirituel, ha Doué en dès ind refuset d'ein.

Mæs guet péh dispositioneu en e hoès ind goulennet? a vêg, hemb arvar, ha nonpas a galon; guet hast hag a ziar-scan, guet dihonstepant ha yeinoni, hemb gobér atantion ar er péh e brononcé hou téad; guet ur sperêd digampen, guet un dianvès dijauj ha dibarfæt.

O tud youank! ne veèh quet souéhet é huélèt é oh bet refuset guet Doué, mar e hoès can pedet guet dispositioneu quer fal. Rac en hani er pèd guet dispositioneu criminel, e bra goab a nehon hag en anjuli, e gresq memb en nombr ag é béheden, emé er Scritur santel. *Ps.* 108. 7.

4° Ne mès chet pedet ér fæçon criminel-

zé, e laret-hui, me mès pedet, güellan ma hellen, guet devotion ha guet atantion; ha neoah, Doué en dès perpet refuset men goulen.

Ya, hui e hoès pedet ér fæçon-zé, mar-a-huéh martezé; ur huéh, dihue huéh; mæs hui e hoès collet couraj imbèr ha cesset a bedein.

N'hou poé meit comancet scoein : perac en hum glèmet hui enta n'en d'oh quet bet cheleuet? Beèh enta dalhaploh.

Ya, mar tard Doué d'acordein d'oh er péh e zesiret, fatiguet ean dré hou coulenneu : dalhet de scoein ha de grial bet quen ne zigueorou d'oh : ean memb e ordreu quement-cé d'oh. *Luc.* 18. 1.

*Clasquet*, e lar-ean, *goulennet*, *scoeit*, *pedet hemb cess*. Ibid. 7. 7.

Er honzeu-zé e zisco d'oh splan assès é teliet pedein guet fé ha guet patiantèd.

Ne vern enta péh quer pèl e tardou Doué de rein d'oh hou conlen, continuet d'er hon-jurein; rac, pe chonjehet bihannan, ean e astennou é zorn eit scùil ar-n-oh peb sort bénédictioneu.

Anfin, hou péet chonj, tré vihuehet, ag en aviseu précius-men :

1° Pedet perpet é hanhue Jesus-Chrouist,

rac dré Jesus hag é hanbue Jesus é receuér ol er græceu.

2° Pedet ehué er Sænt, hag é particuliér er Huérhiès glorius Vari, d'intercédein eid oh étal en Eutru Doué.

3° Anfin, pedet perpet, guet intantion pur, guet humilité, guet contrition ag hou péhedeu, guet confians, tuémdér ha persévérans.

**Histoér.**

Sant Athanas, Doctor ag en Ilis, e assurpenaus sant Antoén, ermit, e bassé liès en noz é pedein, hemb discuéh na quemér tam repos, ha hoah ne gavé quet hir assès en amzér-zé.

De gah-hiaul é comancé é beden, hag ean hé hontinué liès beta sàu-hiaul.

O hiaul beniguet, e laré ean én ur huannadein! perac é tès-té dré ha splandér ha dré ha vràutté admirabl, d'em zroublein ha d'hobér d'ein cessein a gonz doh men Doué, me Hrouéour ha me Salvér!

*Réflexion.* Péh ur méh eid ul lod vad a grechénion, péré e gav rai hir pedein durand ur hard ær!

Er Sænt, Jesus ean memb, e bassé liès en noz é pedein. Doué ne houlen quet quement-

cé guet-n-oh, gûir-é; mæs ahoel, beèh fidel de larèt hou peden de noz ba de vitin, ha de seuel liès bou calon tremaba Doué.

## CHAPISTR XXIV.

### AG EN TANTATION.

Buhé mab-dén ér bed-men, e zou, emé en dén santel Job, ur brézel continuel. *Job.* 7. 1.

Satan, er bed, er hig e za guéh-t'er-huéh, ha liès assambl d'en ataquein. Necessær-é d'oh enta, tud youank, hum hreparein d'ur brézel quen terribl.

Satan e ataq liès er ré santellan, mæs é spécial en dud youank. Rac ean e houér é hellou ou stleij æssoh d'en ifuern, mar guel ou horomplein durand ou youanquis.

Sel-mui ma vehet pur, sel-mui é vou er serpant milguet-cé é clasq hou ç'ampouisonein. Ar-n-oh é tascargou é velim, quêntoh eid ar er béherion péré e aparchant deja debou.

Mæs eit quement-cé, ne gollet quet couraj, tud yonank. É contrel, hou péet confians, rac n'hum gavehet jamæs bou ç'hunan ér hombat; Doué e gombatou guet-n-oh, ha Doué e hrei d'oh doug er victoér. I *Cor.* 10. 13.

Conraj enta, dastnmet ol er péb e boès a nerh; hum chervijet a ol en armaj e ra d'oh hou fé : ind hou coarantou doh bou ç'anemisèd; guet hai, deustou péb quer goan ha péh quer bresq oh, hui e flastrou Satan idan hon treid. *Phil.* 4.

D'é du, Satan e hrei é bossibl eit hou counicin. É tair fæçon é bel bou laquat de gonébel én é lacen.

1° É hobér d'ob comettein er péhèd; 2° pé desirein er gohér; 3° pé é qnemér plijadur é chonjal én-hou.

Mæs ol é finesseu, ol é ataqueu e vou inutil, mar dihoalet a hobér en drong, a zesirein er gobér, pé a guemér plijadur é chonjal én-hou.

Én ur guir, quel liès guèb ma resistebet a galon vad, ne vehet jamæs cablus : rac n'en dès jamæs a béhèd él léb n'en dès na coussantemant na volanté.

Ér fæçon-zé é sortiehet perpet victorius ag er hombat, deustou péh qnen terribl vou en ataqueu ha péb quer pèl é padou en tantation.

Eit ma vehet crihuoh, conrajussoh, ha suroh ag er victoér, hou péet bemb cess dirac hou teulegad er gùirionéeu principal men, hag hou péet recour doh-t-hai quel liès guèh ma vehet tantet.

Durand er hombat, laret doh-oh hou ç'hunan : mar comettan er péhèd-cé me gollou græs en Eutru Doué, me zei de vout é anemis, me vou abominabl dirac é zeulegad!

Er baraouis e vou chairet doh-ein, en ihuern e zigueorou idan me zreid; me zei de vout sclav de Satan, péhani em stleijou guet hou un dé bet er palfond ag en ablm!

Péh ur foleah! Petra! me bermettehé ma arihuehé er maleur-zé guet-n-ein, eid ur bagatel, ur blijadur ag ur momand! ah! pêl doh-ein un dra quen diavis ha quer criminel!

Laret doh-oh hou ç'huan : mar groan er péhèd-cé, me vlessou majesté adorabl me Salvér.

M'hum revoltou énep dehou : me vou quer criminel, èl pe larehen dehou : ne sentein quet doh-oh; pé èl pe larehen hoah :

Naren : deustou ma véhtet adorationeu en neau hag en doar; deustou ma crein ol er aperedeu eurus dirac er vrastèd hag er splandér ag hou majesté; deustou ma hellet guet ur gonz dismantein er bed antiér, péhani e zou distéroh eid ur sablen dirac hou teulegad, ne soublein quet idan hou volanté!

Miserabl preau doar ma on, ha me

gredehé jamæs hum revoltein èl-cé énep d'em Doué ha d'em Hroeéour!

Laret doh-oh hou ç'hunan : mar groan er péhed-cé, hui em gûélou, ô men Doué! Én hou presans eu er hometteinl Ah! en nozieu tihoellau, er murieu tihuan, el léhieu distrohan, n'em huheint quet dirac hon teulegad, péré e huél reih mad en desirieu hag er chonjeu memb a me halon.

O me inean! t'ha pehé méh é hobér en droug-cé dirac ur hroaidur, ha ne zoujehès quet er gobér dirac deulegad un Doué ol buissant, péhani ha jujou un dél ah! pél doh-ein un hardéhtéd quer crimnel!

Laret hoah doh-oh hou ç'hunan : Jesus e zou un Doué infinimant mad, Jesus e zou er gûellan ag en ol tadeu; ean en dès me hrouéet ha me frenet dré er bris ag é hnaid précius, ean em dalh é huhé hag é scùil ar-n-an bamdé peb sort hénédictioneu!

Gnet hou en e mès receuet ol er péh e mès; er vubé, er yehaid, er gusquemant, er hihuaus, er fé, el lézen, én ur guir, ol er madeu spirituel ha tamporel : ha me zisprisehé un Tad quer mad? m'en outrajehé dré er péhed? Ah! me varhuou quêntoh eit bout quen ingrat ha queu dinatur én é guevér!

Ul lon e hanàu é væstr, e sènt doh é væstr : ha mé, me zishanânehé nn tad qner caranténs? me vanquehé d'ur mæstr quer mad? Pèl doh-ein ur hrim quen horihl!

Laret anfin : Mab uniq en Eutru Doué en dès me hâret heta merhuel ar ur groéz eid on! Mar conssantan d'er péhèd-cé, me renehnéou, revé ma on capabl, é varhue hag é hassion; m'er hruceflou a nehué ém halon!

O Jesus! n'hou pehé quet enta soufret assès eid on! m'em hehé er galon barbar assès eit digueorein hoah hou coulieu ha laquat hou coaid de ridèc!

Ah! me zéad e séhon qnêntoh hag e stâgon doh men stanq, men goaid e sclassou quêntoh ém mampren, ha me anduron mil martyr quêntoh eit hou laquat hoah de soufrein!

Armet guet er chonjeu hag er santimanteu santel-zé, resistet, tnd youank, guet nerh ha guet conraj doh en tantour.

Quêntèh èl ma huélehet é soliten miliguêt, pèleit ind doh-oh dré sin er groéz.

Conjuret Jesus, guet tuèmdér ha guet confians, d'hou secour ha d'hou ç'assistein durand er hombat.

Distroeit hon sperèd ag en drong dré nl labonr pé un ocnpation benac, pé dré na

divis honest benac guet er réral, pé dré un divertissemant benac mad hag inoçand, ha hui e huélou quênt pêl hou ç'anemis é pêlat doh-oh guet méh hag é lezel er victoér guet-n-oh.

Mar da hoah Satan d'hou ç'ataquein un eil, un dairvèd guéh, pé open, resistet doh-t-hou ér memb fæçon; combatet énep dehou guet er memb armaj, én ur chonjal hemb cess én hou fin dehuéhan, én ur gonjurein hou Salvér d'en dont truhé doh-oh, hag én ur seuel hou calon, hou tivréh hag hou teulegad tremaha en nean.

Ya, pedet Jesus d'hon secour; laret dehon : m'hou cár a greis me halon, ô Doué infinimant mad! laret ehué de Satan : pêla doh-ein, serpant miliguêtt laret d'er péhèd : me mès caz ha malis doh-ons.

Deustou péh quer crihue ha péh quen terribl vou en tantation, ne gollet jamæs conraj. Hou péct perpet confians é Jesus. Credet ferm é ma doh hou sellet, é combatein guet-n-oh, eit placein er gonrôn ag er victoér ar hou pèn, quentéh èl ma vou achihuet er hombat. *Sap.* 3. 5.

Ah! hui e houér, n'en dès jamæs abandonet hanni ag er ré en dès bet confians én-hou. *Ps.* 124. 1.

Anfin, hou péet chonj penaus en en dès Jesus preparet ur banquet sacret d'é vngalé eid ou goarantein doh nerh ba malis er goal sperèd. *Joan.* 6. 51. 52.

Tosteit enta hès d'er Sacremanteu guet dispositioneu santel, ha hui e gavou én-hai nerh ha couraj eit feahein hou ç'anemisèd.

Ur gomunion vad bemb quin, hou rantou terribl èl ul lion d'en diaul can memb!

#### Histoér.

En hérétiquèd a vro sant Basil, arhescob a Césaré, er sellé avel ou anemis brassan : rac-cé ind e vennas hum zisobér a nehou. En ampeleur Valens, péhani e oé én tu guet hai, e gassas er prefet Modest de gavouèt er Sant eid er gounit dré bromess ha dré venas. Arihuet ér guér a Césaré, Modest e guemér é abideu royal, e azé ar un tribunal, goarnet a bep tu guet ur vanden soudardèd armet, hag e gomand d'en Arhescob hum bresantein dirac-t-hou. De guetan, ean en ingaj, guet er honzeu amiaplan, d'hum ranjein én tu guet en hérétiquèd; mæs quentéh èl m'er gòèl lan a fermdér hag a gouraj, ean e hra dehou er menaceu terribl-men a berh en ampeleur.

*Er Prefet.* Te grèd, Basil, resistein doh en ampeleur idan volanté péhani te huél en nl é souhlein? Sel tro-ha-tro d'id el limaj ag er honvoér en dès reit t'ein, ha creinl

*S. Basil.* Petra e hrei ean d'ein guet é armaj hag é bouvoér?

*Er Prefet.* Lemel guet-n-id ol ha vaden, ha forbannein pèl doh ha vro, te dourmantein ha memb ha laquat d'er marhue.

*S. Basil.* Groeit d'ein menacen aral, rac ne hran forh ag er ré-zé.

*Er Prefet.* Petra larès-té?

*S. Basil.* En n'emb n'en dès tra erbet, n'en dès nitra de gol. Ne mès meit un nehedig livreu hag er gusquemant distér e zougan, ha ne gredan quet hou pou ivi doh-t-hai. Me forbannein e vou æs d'oh; mæs hou péet chonj, er haraouis, ha nonpas er bed men e sellan èl men gùir bro. Ne zoujan quet ehné en tourmanten; rac me horv e zou quen trèd ha quer goan, ma lamehet guet hou er vnhé guet er hetan taul.

Me zouj hoah bihannoh er marhue, rac ean e achihuou beannoh me foénieu ha me joéntou prontoh doh me Hronéour, eit péhani hemb quin é vihuan.

*Er Prefet.* Jamæs dén n'en dès conzet doh-ein guet quement a hardéhtèd.

*S. Basil.* Rac, jamæs martezé, ne hoès het afær doh un Escob. Er circonstanceu ordinær, ni e zou lan a zoustér hag a vadeleah é andret en ol, ha lan a respet hag a soumission eid er rouanné a pe ne gomandaut nitra énep de lézeu Doué. Mæs a p'eu dé question ag er fé, ne zoujamh meit Doué. Nezé, nag en tan, nag er gleanièr, nag el louhéd goulhue, nag er hrogueu hoarn, nitra vou capabl d'hur scontein. Rac-cé, caër hou pou me menacein ag en tourmanteu eahussan, ne chanjein quet a santimant.

*Er Prefet.* Me ra d'id het arhoah eit gohér ha réflexioneu.

*S. Basil.* Inulil-é quement-cé. Arhoah é vein er péh ma ou hinihue.

Tair gùéh er prefet e vennas er gounit, ha tair gùéh é collas é amzér. Un Escob hemb quin, e laras cau d'eu Ampeleur, eu dès douguet er victoér ar-n-amh.

*Réflexion.* Er fidélité de Zoué ha d'é lézen, er haz doh er péhéd e rantas sant Basil quer ferm ha quer courajus. El-cé ehué, tud youank, é teliet cassat er péhéd marhuel. Marhuet mil gùéh quêntoh eid er homettein.

### CHAPISTR XXV.

AVIS EID ER CIRCONSTANCEU PRINCIPALAN AG EN TANTATION.

1° Satan, tud youank, ya, Satau e zou lau a finess hag a valis. *Gen.* 3. 1.

Beèh enta ar hou coard : dihoalet a gouéhel él laceu e vand partout idau hou treid. *Petr.* 5. 8.

Chetui, éu effèd finess ha malis er serpaut miliguêt-cé.

A pe vennou hou stleijein d'er péhêd, ean e gomançou cresqueiu dirac hou teulegad er blijadur e gavebet é bobér eu droug. *Math.* 4. 9.

Ean e antréou éu hou sperêd, eit laquat hou chonj de labourat; hag e hrei é bossibl eit gounit hou calou hag hou tiscareiu, éu ul larêt d'oh : groa eu dra-zé, ba te vou eurus!

El-cé memb é ataquas Év hur hetan mam; ean e laras dehi : credet mé, mar daibret ag er fréh-cé, hui e zei de vout haval doh Doué, de vout abil éu droug hag ér mad. *Gen.* 3.

P'hou cuélou é resistein, ean e zoublou é ataqueu, hag e larou d'oh : impossibl-é d'oh

chom hemb gobér nn dra é péhani é gavehet quement a joé hag a goutantemant.

Ha bout é vehoh calettoh eid en hoarn hag eid er mein, n'hellehet jamæs resistein doh er fal inclinationeu-zé ha doug er victoér ar nehai.

2° Mæs rescondet quentéh d'en tantour : pèla, pèla, Satan! rac eurus-é er ré-zé hemb quin péré e zouj en Eutru Doué hag e bèla doh er péh e zisplij dehou. *Ps.* 127, 1.

Pèla, Satan! er bljadur criminel e gavér ér pèhèd ne bad meit ur momand, hag er bunition e vélit, e hadou durand ol en éternité.

Pèla doh-ein, Satan! pèla treitour miliguêt! rac me hel tout guet secour en Eutru Doué. *Phil.* 4.

Er boén e zeliér quemér eit dong er victoér ar en tantation e zou calet, gûir-é; mæs er fréh e zougou er hoén-zé e vou dous ha précius.

Ur peah dous ha padus, ur peah quer mad, péhani ne hellér quet espliquein hag a béhani é joeis neoah en inean, e zou partaj er ré e houér doug er victoér ar nehai ind memb, ha renonciein d'er péhèd.

Pèla doh-ein enta, anemis cruel : rac er péhèd e zou er brassan ag en ol drougueu ;

é blijadur e bass quer pront èl un esqnæden; mæs er rehreicheu en héli e garg en mean a hloès hag e donrmant er galon dré er broudadur luêman.

3° Eo tantour ne chomou quet hoah azé. Ean bou pressou hoah, hag e larou d'oh : gùir-é, péhein e hrehet é hobér en dra-zé; mæs hui er hovessei, Doué e zou mad ; rac-cé ean e bardonou d'oh er péhèd a galon vad.

Dispriset, tnd yonank, dispriset ur honvi quel lan a dreisoni, ha laret d'hou ç'anemis, d'hou tro :

Pêla, Satan, guet te arden ! Rac, pe vehé laret d'ein, marhuel e hrehet quentéh èl m'hou pou comettet er péhèd-cé, me zeliehé andur mil martyr quêntoh eid er homettein, rac ean em holléhé eit jamæs.

Te lar d'ein ne varhuein qnet ar en tach, hag é vein pardoet guet Doué, péhani e zou un Doué miséricordius ; mæs ha me gredehé ofancein men Doué rac m'en dé mad, rac ma rehé amzér d'ein d'hobér pénijen, hag en espérans de vout pardonet ! M'hum revoltehé enta énep dehou, rac m'é ma mad ? Nonpas, nonpas, ne gomettein quet er péhèd-cé. Rac-cé hum den, Satan, pêla doh-ein, rac te zou en horiplan ag en ol treiterion.

Satan n'hou lausquou qnet hoah tranquil.

Pe hnélou n'hellei quet donèt de hen a han-oh, ean hum bresantei d'oh, gùéhavé dous èl nn oén, ha gùéhavé aral terribl èl ul lion, ha liès mad ér momand ma chonjehet hihannan.

Mæs hum zeñet perpet a nehou, hemb jamæs creinein neoah na spontein én é raug : é contrel, criet nezé, criet crihuoh tremaha Doué, ha resistet guet hrassoh confians; rac quênt pèl Satan en devou méh é huélèt en é hoès disoleit é ardeu hag é bèlei doh-oh guet araj.

Dihoalet, drès peh tra, a hum zisconfortein. Chonjet penaus en hani e sel ar é lerh goudé m'en dès croguet én arair, ha larèt-é, en hani e gùita er mad eit retorn d'en droug, ne vélit quet ranteleah en nean. *Luc.* 9. 6.

Chonjet ne vou salvet meit en hani e zalhou doh er mad het er fin. *Math.* 10. 22.

4° Mar ra Doué d'oh er victoér ar hou çanemis, ne vanquet jamæs ag en trugairéquat.

Mæs mar e hoès het er maleur de gouéhel ér péhèd, dihoalet a gol couraj, a hum zisanspérein, pé a durel hou ç'armaj idan hou treid, eit lezel Satan d'hou tismantein én é æs.

Sàuet quêntoh ag er péhèd guet hast ha guet nerh : ouilet ar nehou, ha guet enn ne varhuehoh én-hou, quêrhet, quêrhet,

prestan ma hellehet, d'en disclérein d'hou covézour.

Renonciet dehon a galon, ha renehuéet hou couraj. Gouyet e hoès ar hou maleur péh quer goan-oh, ha péh quer fal-é hou ç'anemis!

Évebeit guel én amzér de zonèt : pedet liessoh ha guet hrassoh a duémdér; combatet guet mui a fermdér, eit mirèt doh Satan a zoug un eil gùéh er victoér ar-n-oh.

Mar hou pehé neoah er maleur d'hum rantein cahlus un eil guéh, dihoalet, rac Satan e hellehé martezé clasq hou turul én disanspoér, én ul iarèt d'oh er péh e laras gúharal dré guéneu Caïn : *rai vras-é ha béhèd eit bout pardonet guet Doué*. Gen. 4. 13.

Laret dehou hardéh mad : m'em hehé léh d'hum zisanspérein, quenavé ma hanàuan miséricord infini me Salvér! Mæs me houér ne refus jamæs er pardon d'ur galon glaharet hag humiliet. *Ps*. 50. 19.

Me mès quæ ha glahar ém halon, me renons d'id, Satan, me renons d'er péhedeuzé péré e zou ha ç'œvreu. Me hromet ha me hoarant é virein, tré vihuein, gourheméneu men Doué!

Ya, ahen é fal d'ein seuel a me féhèd. Me ya ér momand-mẹn memb d'hum dnrul doh treid me Jesus, péhanı e zou un tad mad ha carantéus. 16

Sel-mui m'é ma bras me fauteu, sel-mui é splannou er vrastèd ag é vadeleah ém hevér, croaidur prodig ma on! *Ps.* 30. 2.

Ya, me mès confians én-hou, ha ne veiu quet trompet ém espérans.

Héliet mad en aviseu-zé, tud youank, ha hui e vou perpet sur a zoug er victoér.

**Histoér.**

Certæn menèh youank e houlennas un dé guet un ermit forh couh ha forh respettabl, penaus é telient hum guemér eit distrujein ou fal inclinationeu.

Henen hum zistroas doh ul léh carguet a hué youank, hag e ordrénas dehai ou zenneiu guet ou deouru hemb quin.

Unan e dennas er guetan planteu forh æs guet un dorn, un eil planteu brassoh hemb calz a boén guet é zeu zeourn; mæs forcet-oé bet de houleu unan ag é gompagnoned eit tennein ur blanteu aral tihuoh eid en uihue guetan. Anfin, ind hum laquas ol ar ur bedairvèd hoah brassoh, hemb guellout hé dihourienneiu, caër ou doé tennein ar nehi, troein, distroein, hag implé ol ou nerh.

Er menah bleàu-guen-hont e bourfitas a guement-cé eid ou instrujein.

Mem bugalé, e laras ean dehai, er memb tra e arthuei guet-n-oh a zivout hou fal deicheu.

Mar renonciet dehai é cours, hui e zei forh æs de ben a nehai; mæs mar ou lausquet de houriennein én hou calonen, diæs bras vou d'oh goudé ou distrujein hag hum zisobér a nehai. *(Tennet a vuhé er Venèh santel.)*

***Réflexion.*** Labourret enta é cours, tud youank, eit mouguein hou fal inclinationeu: rac sel-mui ma tardehet de gombatein hou ç'anemisèd, sel-mui é coustei d'oh doug er victoér ar nehai.

## CHAPISTR XXVI.

### BANQ INUEL EN HUÉRHIÈS VARI, HAG EN DEVOTION ÉN HÉ HEVÉR.

Hum daulet, tud youank, étré divréh er Hnérhiès glorius Vari, ha hui e gavou én-hi ur vam puissant hag carantéus, pehani e rei d'oh secourieu bras eit doug er victoér ar Satan, ar hou fal inclinationeu, hag eit hum salvein.

Mari! Santès Mari! ah! hou caloneu e zeli bout lan a joé hag a gonsolation, lan a gon—

fians hag a espérans, quel liès guéh ma prononcet en hanhue santel-zé.

Mari mam Jesus! Mari mam carantéus en dud youank é spécial!

Ya, tud yonanq, Mari e zon hou mam hag hou mam carantéus!

Jesus, a ziar é groéz, Jesus, quênt rantein en dehuéhan huannad, en doé comandet dehi receu peb-unan a han-oh eid hé hroaidur, hag ordrénet de bep-unan a han-oh hé sellèt avel hou mam!

Rac, emé en Tadeu santel ag en Ilis, sant Yehan, étal troèd er groéz, e représanté en ol fidélèd crechénion. Rac-cé, hui e zeli sellèt, èl laret d'oh hui memh er honzeumen e laras guéharal Jesus a ziar é groéz de sant Yehan-en-Aviélour : *Chetui hou mam!* Joan. 19. 27.

Nag eurusset oh-hui hou pout ur vam quer carantéus, quer caér, quer pur, quen admirabl, quer carguet a hræceu hag a vénédictioneu, ha quer puissant étal Jesus!

Mari, hou mam, e zon benigaêt drest en ol groagué; e zou bet goarantet ag er péhéd originel dré ur græs particulièr; rac hi e oé bet choéjet drest ol er réral, eit bout mam de Vab Doué, mam de Jesus Salvér er bed.

Hi hum gonsacras de Zoué a vihan, én

tampl a Jerusalem; étal en autérieu ag en tampl-zé, é passas hé youanquis.

N'hi doé jamæs péhet, jamæs collet hé guérhtèd, jamæs cesset a vout pur ha caër dirac deulegad en Eutru Doué!

Ehué, eu Æl Gabriel hé saludas a berh Doué, e laras dehi hé oé lan a hræs, é oé Doué guet-hi, bag hé oé bet choéjet guet Doué eit bout priéd d'er Sperèd-Santel ha mam de Jesus Salvér er bed.

O Mari! hui-é enta en hani eu dès conceuet ha laqueit ér bed hemb cessein a vout guérbiès, Jesus er Messi promettet!

O Mari! hui e hoès enta douguet Jesus durand nàu mis étré bou tigosté! Hui e hoès douguet Jesus étré hou tivréh, er boquet guet er garanté puran, er mâguet guet er sustans ag hou calou! Hui e hoès bihuet én é gompagnoneah!

O Mari! hui e zou enta mam de Zoué! Péh un inour! Péh ur ranq ihuel! Pe varhuas Jesus, Jesus e ressuscitas! Pe varhuas Mari, Jesus e zas de ressuscitein Mari é vam, hag en Æléd bé dougas ar ou divasquêl de lein eu nean!

O tud youank! sàuet bou teulegad trema en nean, sellet Mari guet denlegad er fé, azéet ar un trôn a hloér, ha sàuet ihuelloh

eid en ol Sænt ha Speredeu eurns ag er baraouis!

Jesus ean memb en dès conrônet Mari! Mari e zou rouannès en nean bag en doar! N'en dès meit Jesus a drest-hi! Arlerh Jesus, arlerh Doué, Mari e zalh er hetan ranq!

En nean bag en doar e rant gloér hag inour dehi: en ol Ælèd ag en nean hé salud èl on rouannès; en ol fidélèd ar en doar hé inour én ur fæçon particuliér, rac m'hé ma mam de Jesus ha puissant bras étal Jesus!

Ol er Sænt, ol en Taden santel ag en Ilis en dès bet a boudevéh un devotion particuliér eit Mari. Ol er honcileu ag en Ilis en dès hanàuet hag anoncet hé ranq ihuel, er græceu admirabl hi doé recenet guet Doué hag er bonvoér hi dès én nean étal Jesus; hag en Ilis en dès a huerço escomuniet ol er ré e refusé inourein Mari èl mam de Zoué.

Ya, en Ilis, é peb amzér, en dès inouret ha respettet Mari mam de Zoué.

Nag a ilisieu hi dès sàuet én inour de Vari! Nag a verdiaheu hi dès institnet én inour de Vari! Nag a induljanceu hi dès acordet de ol er fidélèd e zou sourcius d'inourein Mari!

Guet a béherion en dès bum gonvertisset dré intercession Mari! guet a viracleu e zou bet aribuet dré intercession Mari!

e lar dehi bremen, é ranteleah en nean : ô Mari ! ô me mam ! hou teourn e zou lan a hræceu ; lausqnet ind de gouéhel ar er vugalé eit péré en e mès scuilet betag en dehuéhan tapen a men goaid !

Ya, mar cri er béherion trema oh, hui e hellon me forcein de lezel de gouéhel a dré men deourn er gurun e yen de durul ar nehai ém holér !

Naren : jamæs ne von cleuet larèt é vou bet abandonet, hag en en devou hum gollet en inean en devon hum adresset doh-oh a galon !

Hum rejoeisset enta, tud youank, é huélèt en e hoès étal Jesus un avocadès quer carantéus ha quer pnissant !

Ne vern pihue-oh, ne vern é péh stad é oh, pou péet recour tré vihnehet doh Mari ; conjuret Mari d'intercédein eid oh étal hé mab Jesus.

Dén youank, merh youank, mar fal d'oh cârein Doué ha salvein hon ç'inean, galhuet Mari, pedet Mari d'hou secour.

Ya, mar fal d'oh sorti ag el lousteri ag er péhèd, torein hou ranjenneu criminel, pureflein hou ç'inean, pêlat doh-oh malédiction en Eutrn Doué ha tennein é vénédiction

ar-n-oh; mar fal d'oh conservein pur ha-caër ou ç'inean, doug er victoér ar anemisèd hou salvediguéah, renoncieín d'hou fal derchéu, tostat guet pourlit ha guet devotion d'er Sacremanteu, anfin mar fal d'oh hout délivret ag er poénieu ponnér ha calet-cé, hum hoarantein doh peb sort droug revé er horv ha revé en inean, joeissein ag ur peah dous hag eurus ér bed men, ha tremein santélemant hou puhé, galhuet hemb cess Mari, pedet hemb cess Mari d'hou secour.

Mari e hel tout étal Jesus; Jesus ne hel refus nitra dehi.

Mari e zou secour er grechénion ha consolation er ré affligét. Criet enta, huannadet tremaha Mari, sàuet hon teulegad hag hou tivréh tremaha Mari, én hou ç'ol danjérien ha poénieu, én hou ç'ol dobérieu ha tantationen.

Mari hou càr; Mari hou càrou hoah open, mar queméret scùir ar nehi, mar pratiquet er vertuyeu hi dès pratiquet.

Penaus é hellehet hui plijein de Vari, mar ofancet Jesus, mar displijet de Jesus?

Beèh humbl, beèh pur, beèh charitabl ha carantéus èl Mari : heèh glaharet é huélèt hou fauteu. O nezé, mar hum adresset doh Mari, hui e hel bout sur é vehet cheleuet ha deit mad guet Mari.

**Histoér.**

En histoér ag en Ilis hag en hani a vuhé er Sænt, e zou carguet a viracleu arihuet dré intercession er Huérhiès glorius Vari.

Nombr bras a brincèd erechén en dès douguet er victoérieu caëran ar ou anemisèd dré intercession er Huérhiès beniguêt-cé; ha nombr a rouanné en dès hum gonsacret dehi, hum laqueit idan hé protection én ur fæçon particuliér. Anfin, nombr bras a Sænt en dès pé hum gonvertisset pé hum santefiet dré ou devotion e quevér Mari.

Ol er Vretonèd en dès clevet conz ag en eutru Quériolet, hag e houér é oé bet ur péhour bras én é youanquis.

En eutru-men, durand ma oé ér scòl, hum daulas d'er brassan disordreu, hag e impléas ol en argand e hellé laireah é ty é dad eit dibaucheiu ha corumplein é gansortèd.

Quériolet e oé bet fal beta rein argand eit blasfémein hanhue en Eutru Doué, beta vennein hum hobér turk eid assaiein effacein é garactoér a grechén, ha betag anfin desirein hum vanjein ar en Eutru Doué.

Un dé, durand ma oé é tonèt ag er guér a Ruan, ean e antréas én ur golér furius énep

d'en nean, é huélèt er brogon é splannein-hemb cess a bep tu dehou, hag é cleuèt er gurun é tarhein drest é bèn én ur fæçon quen terribl, ma oé béh guet hon é terhel er jâu en dougué.

Ne oé quet hoah antréet én é dy, pe goué-has er gurun ar ur huen, ardran é gain. Quement-cé e gresquas hoah é golér : ean e ridas d'é dy én ur rein é valédiction de Zoué, e vontas én é gampr, e gargas é ar-maj, hag e dennas guet colér trema en nean.

Deustou péh quer fal oé, ne vanqué quet neoah dé erbet a larèt un *Ave, Maria.*

Rac comandet e oé bet dehou a vihan larèt bamdé er heden-zé, ha dré er heden-zé, hemb arvar, en en doé obtenet er Huérhiès é gonversion guet Doué.

Ur huéh convertisset, ean e hras admi-ration en ol fidélèd dré é hénijenneu calet hag é fidélité de Zoué ha d'é lézen. Anfin, merhuel e hras ér houvand a Santès-Anna, é Pluneret, én ur santeleah vras.

*Réflexion.* Ur gonversion quen admirabl, arihnet én hou pro, e zeli, tud youank, cresquein er gonfians e hoès é pouvoér er Huérhiès, hou ç'ingajein d'hum laquat idan hé frotection, ha d'hou pout recour doh-t-hi én hou ç'ol dohérieu spirituel ha tamporel.



## CHAPISTR XXVII.

AG EN DEVOTION É QUEVÉR EN ÆL-GARDIÉN HAG ER SANT PATROM.

1° Doué en dès hou cåret, tud youank, beta'rein un Æl-gardién d'oh, eit hon coarn hag hou conservein én ol danjérieu ag hou puhé. *Ps.* 90.

Péh un inour! péh ur bonheur eid oh hou pout èl-cé, hemb cess, ha noz ha dé, doh hou costé um ambassadour ag en nean!

O na brasset-é er soign hag er sourci en dès a han-oh! nag a huéh en en dès hou péleit doh en accidanteu hirvoudussan, revé er horv ha revé en inean, ha ne houyoh quet!

Nag a huéh en en dès hum daulet étré Doué ha hui, eid arest é vréh vanjourès e oé såuet eit hou scoein a gaus d'hou péhedeu!

Nag a huéh en en dès ean presantet hou pedenneu hag hou tobérieu de Zoué!

Nag a huéh en en dès conzet doh hou calon eit rein d'oh en inspirationeu puran ha santellan!

Nag a huéh en en dès groeit é bossibl eit hon c'ingajein de bratiquein er vertu, de bélat doh er péhed ha d'er hassat!

Mæs, alas ! nag a huéh en e hoès-hui resistet doh é aviseu santel, hag ofancet hou Toué én é hresans.

Nag a huéh en e hoès groeit dirac é zeulegad er péh ne gredehoh jamæs gobér dirac en distéran ag hou predér.

Ah ! p'hou pehé sentet doh-t-hou, n'hou pehé quet ofancet en Eutru Doué él ma'hoès groeit. Ahoel, cheleuet gùel é voéh én amzér á zonët.

Ean hou câr dré er garanté tinéran; rantet dehou ahoel caranté eit caranté.

Chonjet én-hou noz ha dé, hum recomandet dehou hemb cess, hag é spécial ér homancemant ag hou g'œvreu principalan.

Conjuret ean d'hou secour, d'hou pêlat doh peb sort droug ha revé er horv ha revé en inean; conjuret ean de hresantein hou pedenneu hag hou poénieu de Zoué.

Ya, a pe vehet tantet, p'hum gavehet én un danjér henac, galhuet ean én ur grial dehou ag en dondéd ag hou calon, él guéharal en dén youank Tobi : ô me Æl-gardién, secouret mé, délivret mé !

2° O na caëret-é hou relijion, tud youank ! hui e sàu hou tivréh ag en devalen-men a zareu trema en nean, hag er Sænt én nean e supli eid oh étal en Eutru Doué, péhani e

cheleu er pedenneu e hret eid oh hag eid en incaneu e andur poén ér purgatoér.

Ya, deustou ma hoès un Æl-gardién, Doué en dès hoah acordet d'oh un eil avocad étal é Vajesté divin.

Ha pihue-é en avocad-cé? unan ag hou predér, hou sant Patrom, péhani en dès deja recéuet guet Doué er recompans eid er vertuyeu en dès pratiquet.

Hui e hoès en inour de zoug é hanhue; ar er Fons a Vadient en hou poé e in recéuet.

Ahont é oèh bet fiet én-hou ha laqueit idan é brotection; ahont en hon poé promettet quemér scüir ar é vertuyeu.

Hou péet enta bamdé recour doh-t-hou én hou ç'ol dobérien, aceliñ ma pedon Doué eid oh, ha ma tennou ar-n-nh é vénédictioneu.

O tud youank! er Sant-cé e zou bet haval doh-oh, tantet èl-oh, bresq ha goan èl-oh. Dré-zé memb ean en devou mui a druhé doh-oh.

Hou péet confians én-hou enta; rac Doué e cheleuou er pedenneu e hret eid oh hag e acordou d'oh er græs d'hobér er mad èl hou sant Patrom, ha de monèt d'é gompagnoneah é ranteleah en nean.

**Histoér.**

En Ælèd e zou speredeu eurus péré e zou perpet prest d'acomplissein volanté en Eutru Doué. Doué en dès ind carguet d'évéhat ar mab-dén, hag en dès liès hum chervijet a nehai eid anoncein é volanté d'é servitérion. *Hebr.* 1. 14.

Er Scritur santel e fournis d'emb istroh eid un exampl a guement-cé.

Chetni unan amen.

Er roué Hérod en doé laqueit sant Pièr é prison; mæs en noz quênt ma telié er barbar Hérod el laquat d'er marhue, Doué e gassas un Æl de zélivrein é Apostol. *Act. Apost.* 12.

En Æl-zé, én effèd, e antréas ér prison ma oé sant Pièr, en dihousquas hag e laras dehou : *sauet hag héliet-mé.*

Nezé en Apostol-men e huélas é brison é splannein èl ar greis en dé, hag é ranjenneu, péré en arié, é couéhel ou hunan.

Ean hum husquas quentéh, èl m'en doé comandet en Æl dehou, e hélias en Æl-zé, dirac péhani en norieu ag er prison e zigueoras ou hunan, ha passein e hras é misq er soudardèd er goarné, bemb n'ou doé gouyet nitra.

Un nebedig goudé, en Æl e zisparissas, hag en Apostol, qnentéh êl m'bum huélas ér mæz a zanjér, e yas guet hèr d'anoncein d'é vredér en en doé casset Jesus un Æl eid en délivrein ag é brison.

*Réflexion.* Nag admiraplet-é er bouvoér e ra Doué d'en Æléd ! Beèh enta sourcius, tud youank, d'hum adressein doh-t-hai, é spécial a p'hum gavehet én un danjér benac.

---

## CHAPISTR XXVIII.

### CHOÉJ AG UR STAD A VNHÉ E VUHÉ.

Er choéj ag ur stad a vnhé e zon eid oh, tud youank, un afær a vrassan conséquans.

Deustou m'é ma mad en ol vacationeu de béré en en dès Doué galhuet mab-dén, n'en dint quet neoah jaujabl d'en ol, rac en ol n'en dint quet capabl d'bum aqûitein ag en obligationeu a nehai.

Rac-cé Doué en dès merchet é vichér de bep-unan dré é furnès infini bag é abiltèd.

Henen e zou galhuet d'ur vichér, henéh d'un aral. Unan eit bout soudard, un aral eit bout béleg; lod eit labourat en doar, lod eit bont martelodèd, réral eit rantein jnstis de bep-unan.

Lod eit comandein, lod eid aboeissein. Honen d'er stad a bridéreah, honéh eit bout leannès.

Anfin, bout-zou ér bed cand ha cand michér, cand ha cand vacation. De bep-unan-é gobér é bossibl eit quemér en hani de béhani en en dès Doué er galhuet. Rac mar quemér ur stad énep de volanté Doué, ean hum laq én danjér a hum gol.

Dout-zou græceu particulièr stâguet doh peb stad, ha hui ou havou mar queméret en hani de béhani en en dès Doué hou calhuet. Mæs n'ou receuehet quet mar clasquet gobér hou volanté, ha nonpas hani hou Toué.

Hâ petra e zeliet hui gobér eit quemér er stad de béhani en hou calhue en Eutru Doué? Héliet en aviseu-men :

1° Bihuet de guetan santélemant, ha Doué e rei bonheur d'oh.

2° Pedet Doué de rein sclærdér d'oh.

3° Consultet hou ç'inclinationeu, hou coust hag er ré en dès autorité ar-n-oh, mar dint tud aviset ha ræsonabl, ha tud a religion.

4° Hum zisclériet d'hou covézour güellan ma bellehet hag héliet é aviseu.

5° Examinet mad ha hui e hoès, revé er sperèd hag er horv, er moyandeu requis eit hum aquitein ag en devérieu ag er stad e el d'oh quemér.

Chetui ehué amen er fauten e hrér liès mad én ocasion-men, ha doh péré é teliet évéhat guellan ma belleliet.

1° Hilleih hum daul èl ré dal én nr vacation, liès mad dré bennad, dré fantasi hag hemb gobér réflexion erbet.

2° Lod ne sellant eit quemér nr stad meit doh er plijadurieu, er madeu hag en inourieu, hemb chonjal hag ind e hellou hum salvein ér stad e yant de guemér.

3° Réral, ha quement-men ne arihue meit rai liès, e zou forcet de guemér ur stad dré guérent péré ne sellant meit doh en treu ag er bed, quéntoh eit doh volanté Doné, doh er vertu ha doh en afær ag er salvedigneah.

4° Mar-a-nnan hum règl ar er réral, hemb considérein hag ind e zou galhuet gnet Doué d'er stad e vennant qnemér, pé e guemér conseil guet tud péré n'en dint quet capabl de rein conseilleu mad dehai. Groeit réflexion ar ol quement-cé quênt hum ingajein.

Quentéh èl ma hanàuct er stad de béhani en dès Doué hou calhuet, groeit hou possibl eit bum laquat ér stad d'hum aquitein ag en ol obligationeu a nehou; rac red-é gout ur vichér quênt labourat én-hi èl ma faut. Red-é gout arat quênt arat a fæçon, gout grouyad

quènt gobér un abid, ha gout nu dra quènt bout ér stad d'en disquein d'er réral.

Hag é santehèh é oh galhuet d'er stad a briédereab, dihoalet a hum ingajein guet tud guet péré é hrehèh hou tannation, a gaus d'ou sien ha d'ou manq a relijion.

O tud youank! pe houyehèh er péh e bass hinibue é caloneu er ré en dès hum gomportet èl tud dal én ocasion-men, hui e zigueorehé guel hou teulegad ar un afær a gonséquans èl honen! Guet a dud youank èl oh en dès hum laqueit ér brassan poénieu dré ou faut! Guet a dud yonank èl oh e vehé bet eurus pe vehent bet aviset mad! Chetui ind bremen ér soufranceu continuel, chetui ind bremen é andurein dé ha noz en tourmanteu eahussan! Petra zou caus? er manq a hobér réflexion, er manq a gonsultein tud fur hag a sentein doh ou aviseu mad.

O na quiret é paiehet un dé en ingajemanteu e gueméret hinibue dré bonnad ha dré fal inclination!

Ah! pe houyebèh er malenrieu e aribue ordinæremant guet er vugalé e guemér ur stad énep de volanté Doué, hui e laquehé mui a boén de gonsultein en Eutru Doué quènt hum ingajein, ba hui e zigueorehé guel hou teulegad.

Jujet hui memb én avans é péh quer bras tristedigueah ha displijadur é vehet dnrand ol hou puhé, mar quemére tur stad benac énep de volanté Doué! Considéret er péhedeu hemb nombr e gomettehet ér stad é péhani en hum ingajehéh èl tud dat, hag en danjér é péhani é vehet d'hum gol ha d'hum zannein!

Ah! p'en devehé groeit mui a réflexion, er ré e buélet hinihue é scüil dareu, ne vehent quet quer maleurus.

Hui ahoel, groeit réflexioneu sonn ha poset. Hou péet recour doh hou Toué, péhani e rei sclærdér d'oh. Jamæs ne vou necessæroh é hræceu d'oh eid ér momand danjerus-men.

Mæs ehué, arlerh m'hou pou groeit hou possibl eit hanàuein volanté Doué, hum gonsolet hag hum daulet guet confians étré é zivréh miséricordius.

Quemérel scùir ar er Sænt, péré e anduré er marhue quêntoh eit dissentein doh Doué, a pe hanànent é volanté.

**Histoér.**

Santès Jeann Frémiot, gannet ag ul ligné a galité vras, e oé bet diméet d'er haron a Chantal. Er voès santel-men e zessàuas hé

hugalé ér fé a grechéneah guet er brassan soign ha sourci. Hi e hras ebué hé fossihl eid instrujein hé serviterion ha gohér dehai pratiquein ou relijion.

Er ré e hanté hé zy, ne huélent hamdé meit exampleu a scùir vad hag a vertu. N'hi doé meit un tregond vlai henac a pe gollas hé friéd. Un ami e ras dehou dré hasard un ten fusil un dé ma oent ou deu é jiboessat, hag e lahas er haron-men é léh lahein al lon gouihue.

Jamæs deu briéd n'on doé hihnet é brassoh peah eid en neu-men.

Jeann Frémiot, goudé marhue hé dén, hum santas galhuet d'er stad a leannès.

Sant Françæs a Sal e oé hé hovézour; ha quentéh èl ma tisclérias henen dehi é oé galhuet guet Doué d'er stad-zé, hi e gueméras er ferm résolution d'hum separein quentéh doh hé hérent, coustet en devehé bet coustet dehi, ha hi hum separas en efféd doh-t-hai, deustou d'en dareu e scùillent doh hé guélèt é partein.

Hé mab e yas betag hum durul ar en trézen ag hé dor, eit mirèt doh-t-hi a sortiein. Hi e spontas de guetan é huélèt un dra quen truhéus. Hi e hras réflexion hag e hassas arlerh a ziar hé hroaidur eit monèt

de guemér er stad de béhani Doué hé galhué. Hi e zas de vout leannès hag e varhuas én ur santeleah vras.

*Réflexion.* Péh ur vertu ha péh ur houraj! Ēl-cé ehué é tehet sentein doh boéh en Eutru Doué, quêntoh eit doh hani er bed hag hou quérent, a pe vou question a guemér er stad de béhani é oh galhnet guet Doué.

## CHAPISTR XXIX.

ER MERCHEU A GARANTÉ EN DÈS REIT DOUÉ D'ER RÉ YOUANK ÈL OH, E ZELI HOU TOUG D'HUM GONSACREIN DEHOU TOLT ANTIÈR.

D'oh hui, tud youank, ya, d'oh hui é spécial é ra Jesus er houvi caranteûs-men : ***Mem bugalé, ô mem bugalé! reit d'ein hou caloneu!*** Prov. 23. 26.

Noz ha dé é ma é chonj guet-n-oh; noz ha dé é ma é zeulegad ar-n-oh; noz ha dé é ma é scoein ar en nor ag hou caloneu.

O dén youank! ô merh youank! pe houyehèh péguement a garanté en dès doh-oh! pe houyehèh péguement é tesir antréein én hou calon! pe hanàuehèh péh quer caër ha p'h quer précius-é er grœceu hag er béné-

dictioneu en dès d'acordein d'oh, hui e zigueorehé dehou prontemant en nor ag er galon-zé. Hui e larché dehou : deit, me Jesus; tosteit, me Salvér carantéus; antréet ém balon. Deit, prest-caer-é eit hou receu; deit, azéet én-hi avel ar un trôn e aparchant d'ob. *Ps.* 107. 2.

A pe gonsidéran er mercheu a garanté e ras guéharal Jesus d'er ré youank èl oh, baval vebé en en dès mui a blijadur é bobér é zameurans én hou caloneu hui, eid é ré er réral.

Peb-unan a han-oh en dés deja receuet guet hou ur merch benac a garanté. Hui e zou bet croaidur, ha croaidurig distér; hama, eit hou salvein, eit santefiein hou stad a groaidur, Jesus en doé hum hroeit croaidur ean memb. *Luc.* C. 2. v. 16.

Hui e zou bet durand nàu mis étré digosté hou mam; hou mam en dès hou mâguet guet er sustans ag bé halon, hou tougnet étré hé divréh; ha chetui hui deit de vout bras. Hama, Jesus ehué, ha dré garanté doh-oh, e zou bet étré digosté Mari é vam, en dès reposet étré divréh Mari hé vam, ha Jesus e zas de vout bras bemb cessein a gârein er ré youank èl oh.

O nag a luéh é ras dehai mercheu ag er

garanté tinéran! é garanté doh-t-hai e oé quer bras, ma laré d'é Apostoléd : lausquet, lausquet er vugalé-zé de dostat d'ein! Rac dehai ba d'er ré pur hag humbl él d'hai, é aparchant ranteleah en neant! *Math.* 19. 14.

Ha nezé ean e zigueoré é zivréh eid ou receu, ou sterdé ar é galon, on boqué hag e ré é vénédiction dehai. *Marc.* 10. 16.

Ean ou flacé é creiz er bed e oé doh er cheleuèt, én ul larèt a voéh ihuel : maleur d'oh, ma ne veèh quet pur hag humbl él er vugalé-men ; rac ma ne veèh quet haval doh-t-hai n'antréehet quet é ranteleah en neant! Maleur d'oh mar ou scandalizet! Ya, gùel vehé d'oh bout taulet ér mor, nr mein melin stâguet doh ou coug, eit doug en distéran a nehai d'er péhèd! Eurus, é contrel, er ré e vou pur hag humbl él d'hai! rac selmui m'bum zevaleint ér bed men, sel-mui é vèhtent bout ihuelleit ér bed aral. Eurus er ré e rei vad d'er vugalé-zé! rac é hobér vad d'en distéran a nehai, d'ein mè memb en er groeint. *Math.* C. 18. v. 3. 4. 5 ba 6.

Jesus n'hum gontanté quet de rein é vénédiction d'en dud youank él oh, ean ou délivré hoah a bep sort droug, a bep sort clinbuèd; gùélèt e oé bet memb é ressuscitein istroh eid unan.

Hag én efféd, a pe zigueoran en Aviél, me gav Jesus é hohér er miraclen brassan a balamort de galz a dud youank.

Amen, m'er gùél é conservein er vuhé d'un dén youank, péhani e zou clan bras prest memb de verhuel. *Joan.* 4.

Péloh, m'er hav é telivrein un dén yonank aral, péhani e zou tourmantet bras ha possidet guet en diaul. *Math.* 17.

É dihue circonstans aral, m'er gùél é rantein er yehaid de servitour er Centurion ha de verh er Gananéen.

Anfin, ag en tri marhue en doé Jesus ressuscitet, me huél penaus deu a nehai e oé youank flam, péré oé mab Jairus ha mab en intanvès a Naïm. En drivéd, péhani e né Lazar, ne né quet ehué goal gouh.

Mæs mar en dès Jesus quement a vadeleah é andret en dud youank, mar dé quer jalous ag nu calon ha quen desirus ag ou haranté, just ha ræsonabl-é m'er háreint ag en ouaid tinéran.

Ah! ne hortet quet ma vou passet en amzér ag hou youanquis quênt rein hou calon dehou; rac durand ma von hlot ha tinér, prontoh hag æssoh é crogou hag é alumou én-hi en tan a garanté Doué, dònnoh é tiazéou én-hi er glouéh précius ag er græceu hag en donæzoneu a ziarlhué.

É tardein open, hui e hrehé de Jesus er brassan aujuli, en disposehé d'en dout caz doh-oh, de rein d'oh é valédiction, hag e lausqueht hou ç'inean én danjér a hum gol.

Petra e chonjehèh hni ag ur hroaidur e larehé d'é dad ha d'é vam : m'hou cârei a pe vein avancettoh én nuaid ; m'hou secourei a pe n'hellein mui labourat; m'hou consolei a pe n'hellein mui na séhein hou tar na lemel en huis a zoh hou tàl? Lausquet-mé tré ma vein capabl de labourat eid er réral : permettet d'ein cârein hou ç'anemisèd hrassan, hihuein pêl doh-oh é compagnoneah en dud fal ha dibauchet èl on, ha ne veèh quet fâchet m'hum chervijein ag hou madeu èl ag hou madeleah eit hou ç'ofancein ha gober brézel d'oh. Anfin, goudé ni quementcé, plijeèt guet-n-oh turul ar-n-an er selleu carantéussan ha me zrettein èl ur hroaidur mad ha sentus.

Hoah ur huéh, petra e larehèh-hui ag ur hroaidur e gonzehé èl-cé doh un tad ha doh ur vam?

Péh ur hroaidur cri ha dinatur, e larehèh-hui! méritein e hra bout milliguet guet é dad hag é vam! En doar, é léh en doug, e zeliehé hum zigueor idan é dreid eid el lezel de goueh én abim! Ur hroaidur haval doh

henen e vehé dinatroh eid el lonnéd hrutal péré e hanàu en dorn ou mâg hag ou chériss!

Hama, tud youank, er péh e lareheh ag er hroaidur-zé, laret ean a han-oh hui memh, ma ne vennet chervij en Entru Doué ag en ouaid a groaidur. Hâ perac? rak hui e zeli mui de Zoué eit d'hou tad ha d'hou mam, péré n'en dint meit peudr ha ludu comparajet doh Doué.

Doué e zou er Mæstr souveræn drest ol quement tra zou. Ean en dès hou crouéet hag e gonserv d'oh er vuhé; dehou é teliet ol er madeu spirituel ha tamporel a héré é joeisset, tout er péh e hoès, én ur guir, ha tout er péh ma oh.

Ha neoah, hui e gredehé refusein dehou hou calon a p'hé gonlen guet-n-oh? Hui hou pehé en hardéhtèd d'hum revoltein énep dehou? Hui hum chervijehé memh ag é zonæzoneu eid en ofancein? Hui hum chervijehé ag hou corv, a ol hou mampreu, a ol hou squéndeu, peré n'en dint meit donæzoneu ag é berh eid er hrucefiein a nehué én-oh hui memh, èl m'el laré gùéharal sant Paul? *Hebr.* 6. 6.

Hui e rehé d'er hed ha de Satan en amzér guellan ha caeran ag hou puhé? Ha goudé m'hou pehé reit tout d'en diaul ha d'er bed,

hui e yehé de gueniguein de Zoué er rest ag er vuhé couciet dré mil ha mil péhèd hag uset é hobér brézel dehou hag d'é lézen? O foleah! ô dallédigueah hemb par!

Doué e gasti hiès ér bed men memb ur homportemant haval doh henéh. Er fæçon terribl ma punissas guéharal er rouanné fal a Jerusalem e zou un testoni sclær ha splan a guement-cé. El lod muihan ag er ré a nehai en doé abandonet Doué én ou youanquis e oé bet ehué abandonet guet en Eutru Doué. Lod e gollas youank flam ou buhé dré en dibauch hag er chervad; réral e oé bet lahet dré ou servitérion prop; er ré-men, dré er bunition a berh Doué, e oé bet abandonet guet el lod muihan ag ou sujité; er ré-zé e gollas ou ranteleah hag e gouéhas étré deourn anemisèd cri ha barbar péré ou laquas d'er marhue.

Doué e virou, tud youank, ne arihuou guet-n-oh hui memb er maleurieu e hoès guélet é arihue guet er hansortèd-hont hou poé guélet é abandonein en Eutru Doué én ou youanquis, hum reit dehou a vremen, hum gonsacret dehou tout antiér a youank, hag ean e scuillou ar-n-oh peb sort bénédictioneu.

**Histoér.**

Un nombr bras a dud yonank e laq ol ou chonj guet en hoarieu, er plijadurieu hag en divertissementeu criminel ag er bed men; hag ur huéh dischennet ér vouillen ag er péhèd, é léh gobér ou fossibl eit sortiein ag en abîm-zé, ind bum blunj abarh dônnob-dôn. Mar conzet dehai ag ou honversion, ind e rescondou d'oh, dehuéhatoh ni e chanjei a vuhé, pe vehemb couh pé ahoel quênt merhuel, ni hum gonvertissei.

Ét-cé memb, hemb conz ag ul lod vad aral, èl-cé memb é ræsoné ur certæn dèn youank hanhuet Nil; youank, brâu, pinhuik, vaillant ha yah mad e oé. Hantein e hras, ar é valeur, ur gompagnoneah péhani e zas de ben é bèr amzér ag er horomplein. Mæs él ma oé bet disquet hag ansaignet mad a vihan, ean e santé é gonscians é hobér dehou er rebreicheu luèman. Chomet clan ha clan bras, ean e hras réflexion ar er stad trist é pehani é huélé é inean hag é horv, hag e sel é gliuhuèd avet ur bunition hag un avertissemant a berh un Doué mad ha miséricordius, péhani en doug hag er solit d'hum rantein anfin d'er ræson ha d'hum convertissein.

È creis er réflexion sonn ha poset-cé, é galon en hum gav de chanjein én nn taul. N'en dès meit ur momand, ne chonjé meit ér faus plijadurieu ag er bed, ha bremen ean e huél é zareu é ridêc ar é fas én drespet dehou. *Perac gortoz arhoah eit chanjein a vuhé, e lar ean doh-t-hou é hunan? Hâg æssoh vou arhoah eit hinihue torein el liameu criminel-men?* Én nl larèt er honzeuzé, ean e sail ag é hulé, hum husq hag hum stleij ét ma hel tremaha ur certæn couvand é péhani é fal dehou antréein eit hum burifiein ag é béhedeu ha gobér pénijen a nehai.

Ar é hènt ean e gav ur Sarasin pé un Turk, péhani en arest én ul larèt debou guet rustoni : « Pihue ous-té? a beban é tès-té? mèn é hès-té? É han, emé en dén youank, é han d'er houvand eit gobér pénijen a me fallantéieu passet, rac me zou bet ur péhonr bras. » Er Sarasin, é cleuèt un dén délicat ha gusquet mad èl henen é conz èl-cé, er sel guet admiration ha guet truhé. « Pe fal d'id, em'ean, monèt d'er houvand, quet : nenah te hrehé mad gortoz er gouhoni eit monèt d'hobér pénijen. Petra laret, e rescond quentéh en dén youank, petra laret? Hui e ven ma hortein er gouhoni eit chervij me Hrouéour ha men Doué? ah! Doué e

viron ne vein jamæs quen dal ha quen ingrat! Dré ur gomportemant él henéh me vélitehé bout abandonet guet Doué, p'en dé gûir ne gueniguehen dehou ér fæçon-zé meit er rest ag ur vuhé uset ha couciet é chervijein en diaul hag er bed! péh chervij e hellou rantein d'é roué un dén draillet guet en droug ha sâmet a vlaëu? Él-cé ehué, péh caranté e ziscoein-mé d'em Salvér, mar gortan quen ne vein ar vorden mem bé eid er hârein hag en adorein? » Er Sarasin, bâmet é cleüet un divis quer parfæt hag ul langaj é péhani ne chonjé quet memb, e vêlas couraj er particuliér-men, hag en ingajas de vout fidel d'é résolution, hag e yas can memb de ziscoein dehou en hènt e gonduyé d'er houvand. Antréet ér houvand-cé, en dén youank-men ne chonjas mui, er rest ag é vuhé, meit a vêlein hag a drugairéquat Doué ag er bonheur en doé acordet dehou. Ehué ean e varhuas én ur santeleah vras.

*Réflexion.* Hemb monèt d'er houvand, hui e hel, tud youank, quîtat hou ç'ol fal deicheu hag hum gonsacrein de Zoué. Ha hui er groei, én efféd, mar ret dehou en amzér cacran ag hou puhé, mar hum aqûitet erhat ag en devérieu ag hou stad, ha mar andu-

ret, eit penïjen ag hou péheden, er boén e hoès én hou michér hag én ou labourieu.

CHAPISTR XXX.

RED-É DERHEL DOH ER MAD HET ER FIN AG ER VUHÉ.

En n'emh e zalhon doh er mad het er fin e von salvet, emé hur Salvér. *Math.* 10. 22.

Mæs en hani e sellou ar é lerh goudé m'en devou croguet én arair, e lar ean, n'en dé quet tnèd eit ranteleah en nean; de larèt-é, er ré e retornou d'ou fallantéieu passet hum laquei én danjér d'hum gol eit jamæs. *Luc.* 9. 62.

Beèh enta, tud youank, heèh quen dalhabl ér vertu ha quer ferm én hou résolutioneu vad, èl en hiaul, péhani e sent hamdé doh hoéh en Eutru Doué. Ne veèh quet haval doh er ré sod péré e chanj bamdé èl el loér, emé er Sperèd-Santel. *Eccli.* 27. 12.

Er vrauité ag er vertu, er bonheur a béhani é joeis en dud devot ha santel, en dès martezé hou couniet : ıviet e hoès eurustèd en dud vad; hnm ranjet e hoès martezé én ou misq; mæs ma n'hum zalhet ar hou coard, Satan, er hed hag en nerh ag hou

fal inclinationeu hou stleijou d'hou fallantéieu passet. Ah! guet péguement é ma bet arihue er maleur-zé!

Hui e houèr péh quer goan ha péh quer bresq oh. Haval-oh doh ur gorzen bresq ha distér, doh un délèn foétet a bep-tu guet en ahuél. Hinihue er vertu e blij d'oh, hag arhoah martezé, é vehet prest de retorn d'er péhèd.

Requis-é d'oh enta bout posettoh ha fermoh én hou résolutioneu, mar fal d'oh derhel doh er mad.

Requis-é d'oh, eit cassat er péhèd, chonjal liès ér maleurieu e péré é oèh couéhet doh er homettein, hag ér punitioneu terribl e vélitehet mar retornet dehou.

Requis-é d'oh chonjal liès én hou pedair fin dehuéhan, choéjein ur hovézour abil hag aviset mad, ha sentein doh-t-hou guet er brassan fidélité.

Én ur guir, requis-é d'oh querhet guet couraj ha guet fermdér bet er fin ag hou puhé, én hènt e gondui d'en nean.

Hà péré-é er moyandeu a béré é teliet hum chervijein eit donèt de ben a guementcé? Hou péet recour doh er beden : beèh fidel d'hou résolutioneu vad; hum zalhet gùel ar hou coard én amzér de zonèt; pèleit

doh en ol ocasioneu a béhéd; dispriset goapereah er ré fal; tosteit liès d'er Sacremanteu, hag anfin hou péet recour doh er Huérhiès glorius Vari.

1° Pedet; rac er hersévérans e zou un donæzon a ziarlhué, un donæzon précius é péhani e cavehet en trezol a véliteu Jesus-Chrouist. Hon péet enta recour doh Jesus; pedet ean hemb cess de zigueor d'oh en trezol-zé; conjuret ean bamdé, guet fé ha guet tuémdér de rein d'oh er græs de zerhel doh er mad bet er fin.

2° Beèh fidel d'hou résolutioneu vad. Er ræsonieu en doé hou touguet d'hum gonvertissein e zeli hon toug ehué de hersévérein. Chonjet enta én-hai liessan ma hellehet; dalhet chonj ag er péh en doé touchet muihan hou calon, ha drès peb tra renehuéet liès er résolutioneu hou poé quemeret, ha dalhet doh-t-hai é peb ocasion guet er brassan fidélité.

3° Hum zalhet gùel ar hou coard én amzér de zonèt. Jesus ean memb e lar d'oh é teliet évéhat hag évéhat hemb cess ar ol hou squèndeu hag ar ol en desirieu ag hou calon. *Math.* 26.

Ne chairet enta jamæs hou tenlegad ar er fal inclinationeu-hont, ar er fal déicheu-hont

péré en doé hou conciet hag hon collet. En expérians en dès disqnet d'oh é ob goan ha bresq; n'hum fiet qnet enta ar hon nerh, mæs goarnet perpet étré hou teonrn ol en armaj spirituel e fournis d'oh hou relījion eit combatein guet couraj énep d'ol anemisèd hon ç'inean.

4° Pèleit dob en ocasioneu a béhèd. Ya, téhet hemb cess é raug en anemisèd e glasq rein er marhne d'hon ç'inean; ha drès peb tra, pèleit, pèleit doh en ocasion-hont, doh en hantis-hont en doé hou tiscáret én abım ag er péhèd : rac ma ne bèlet doh en danjérieu-zé, hni hum gollou hoah én-hai, Doué ean memb el lar d'oh. *Eccli.* 3.

5° Dispriset goapereah er ré fal. Er ré fal, tud youank, e hrei hoah goab a han-oh a p'ou cúéteint é pratiquein er vertu, ind e hoarhou hoah ar hou coust; mæs heèh sourcius de laquat idan hou treid ou disconrieu hag ou goapereah malicius.

Sellet ind avel hou ç'anemisèd hag anemisèd en Eutru Doué. En drespet d'ou goapereah, hum aqùitet guet fidèlité ag hou devérien, én ur chonjal é hoarhant ar hou coust énep d'ou halon péhant ou hondann, én ur chonjal é ma impossibl plijein ar un dro d'er hed ha d'en Eutru Doué, hag é ma

mil guéh guel sentein doh lézen Jesus eit doh modeu ha custumen fal er bed.

6° Tosteit d'er Sacremanteu. É mèn, tud youank, en hou poé cavet ur médecinour spirituel péhani e huellas de houlien hou ç'inean ? Ér Sacremant a Bénijen hag ér Sacremant ag en Autér. Ér memb Sacremanteu é cavehet hoah en nerh hag er secourieu a béré en e hoès dobér eit joeissein er rest ag hou puhé ag er vubé spiritnel hou poé receuet én-hai. En eil hag éguilé e fournissou d'oh peb sort armaj spirituel eit doug er victoér ar ol hou ç'anemisèd. Hou péet enta recour doh ur moyand quen æs ba quer puissant.

7° Hou péet un devotion tinér é qnevér er Hnérhiès Vari. Mari e zou hou mam, hou ç'avocadès dirac Doué. Biscoah n'hi dès dilézet er ré en dès bet recour doh-t-bi; jamæs gùir servitour, gùir servitourès de Vari n'en dès hum gollet. Hum daulet enta liès étré hé divréh; mæs é spécial a p'hum santehet tantet de retorn d'hou pébedeu ba d'hou fal deicheu.

Anfin, mar hou pé er maleur de gonéhel én ur péhèd benac, sàuet a nehon prestan ma hellehet ba queméret er résolution de monèt, prestan ma bellehet, d'er hovessat guet er brassan quæ ha glahar.

**Histoér.**

Resistein guet fermdér doh en horiplan tantationeu, derhel doh Doué ha doh é lézen, é creis en terriplan persécutioneu, e zou, a dra-sur, persévérein ér mad.

Na caëret un exampl en dès lausquet guet-n-oh, tud youank, ar en articl-men, deuzéc pautrik, péré e chervijé er Vêlean én Ilis a Garthaj.

Er vugalé-men e hélias ou Bêlean persécutet ha casset dré fors ér mæz ag ou bro.

En Hérétiquèd, péré e oé ou gùir anemisèd hag ou fersécuté, e remerquas en en doé er bautrèd-cé boéhieu admirapl; rac-cé ind e vennas ou derhel guet hai.

Mæs er gueih vugalé-zé hum daulé étré divréh ou Bêlean, e grogué guet ou deourn én ou soutanéneu én ul larét é vennent merhuel guet hai eid er fé, hag en Hérétiquèd n'hellent quet ou separein doh ou Bêlean, caër ou doé ou scoein a dauleu bah ha guet ou sabreu.

Anfin, ind ou dislâguas a zoh-t-hai dré fors, ou dégassas d'er vro a Garthaj hag e hras ou fossibl eid on hol, gùéh-t'er-hùéh, dré bromess ha dré hoal drettemant.

Mæs sel-mui ma hrent d'er vugalé-zé soufrein, sel-mui en où havent courajus ha ferm, ha fidel d'ou Doué ha d'ou relijion. (*Histoer en Ilis. Liv. 30. Blai 484.*)

*Réflexion.* El-cé chué, tud youank, é teliet derhel doh er mad bet er fin ag hou puhé. Sel-mui ma asaiou Satan hag er bed hou stleijein d'er péhèd, sel-mui a gouraj hag a fermdér e zeliet discoein.

## CHAPISTR XXXI.

### ER CHONJ AG ER GUETAN COMUNION.

Mab-dén, gùir-é, e stleij én devalen-men a zareu nr vuhé trist hag annéns. *Job.* 14.

Mæs tristoh e vehé hoah é vuhé, brassoh e vehé hoah é visér, quenavé er relijion a grechéneah, péhani e hra consolation ol er ré hé hàr hag en dès recour doh-t-hi. 2. *Cor.* 1. 3.

Ya, tud youank, dehi é teliet ol er plijadurieu pur a héré é joeisset a houdé en ouaid a ræson. Hemb-z-hi n'en dès na gùir joé na gùir gonsolation. *Isai.* 48. 12.

Quentéh èl ma hoès comancet hou perhindèd, er relijion santel-zé en dès hou receuet étré hé divréh avel ur vam carantéus. *Joan.* 14. 18. 18

A houdé er momand-cé, hui e hoès hé gùélet é séhein hou tareu, é rein d'oh conforlans én hou ç'ol poénieu, ha liès a hùch é chanjein on tristedigueah én ur joé pur ha santel.

O tud youank! hag ancoéheit e hoès-hui en dé caër hag eurus-hont? en dé bourablhont! dé lan a joé hag a zoustér! dé arlerh péhani é huannadèh a vihan! dé péhani e ivict hoah hinihue! Me gonz d'oh ag en dé ag hou quetan comunion. O nag eurussèd, na caëret un dé! Er chonj a nehou e zeli hoah gobér d'hou caloneu saillein ha dassoncin guet er joé! er chonj a nehou e garg hoah liès hou tenlegad a zaleu! mæs a zareu dous hag admirabl! a zareu lan a joé hag a gonsolation!

Ah! perac é ma passet en dé-cé quer bean? perac n'en-dé quet bet hiroh? ô men Doué! en hiaul e ré splandér d'en dé quer caër, n'en devehé deliet jamæs monèt de guh.

Ministrèd Jesus-Chronist hum gueméras é cours eit hou preparein d'hou quetan comunion. Ind e ridas ar hou ç'arben, ou divréh digueoret, hag én ul larèt d'hou quérent er péh e laras guéharal Jesus d'é Apostolèd: *lausquet, lausquet er vugalèguen-zè de dostat d'emb*. Marc. 10. 14.

Ha hui e ridé d'hum durul étré ou divréh; plijadur hou poé é assistein én ou hatechimeu hag én on frcdêgueu. Hui e cheleué guet joé er honzeu e adressent d'oh. En hireah hou poé de zisquein er güirionéeu e ansaignent d'oh, e bré d'hou speredigueu ha d'hou calonigueu hum ziguëor eit receu ou instructioneu : haval doh ur boquet péhani e sâu é bèu eit receu er glâu ëu ur amzér dous ha cloar!

Ah! ne badeoh quet guet er joé a pe receuoh ag ou deourn ul livr, ul limaj, ur chapelet benac eit recompans ag hou ç'abiltèd! hui e ridé d'ou discoein d'un tad ha d'ur vam péré, d'ou zu, hou cherissé hag bou ç'acourajé.

Én amzér eurus-hont, ministrèd Jesus-Chrouist e zisqué d'oh hou ç'ol devérieu é quevér en Eutru Doué, é quevér bou nessau hag én hou ç'andrct hui memb. Ind bou tisqué de seuel hou tivréhigueu goan ha tinér tremaha en nean, eid adorein hou Salvér beniguet hag eid er honjurein de durul é vénédiction ar-n-oh, ar hou quérent bag ar ol er ré e ré vad d'oh.

Ind bou tisqué de gârein un Doué en doé hou cârct er hetan, mæs hou câret betag hum bobér dén ha merhuel eid oh. I. *Joan.* 4. 9. 10. *Eph.* 5. 1. 2.

Ind e laré d'oh bout haval doh Jesus, péhani, én amzér ma oé croaidur, e gâré sant Jojeb hag er Huérhiès hag e senté doh-t-hai. *Luc.* 2. 51.

Ind e laré d'oh bout haval doh Jesus, péhani e gresqué én ouaid, én abiltéd hag é græs, dirac é dad éternel ha dirac en dud. *Luc.* 2. 52.

Ind e laré d'oh bout haval doh Jesns, péhani e bedé eid er voureàuïon, hag e gonjuré é dad de bardonein d'er ré er hrucefié. *Luc.* 23. 34.

Hag a pe zé d'oh hanàuein en hou poé ofancet Doué ha displijet d'hou quérent, hui e yé d'en tribunal a bénijen, ell discarg én ou baloneu ol er péh e bré poéu d'hou ré-hui.

Mæs a pe oé bet question ag hou laquat de dostat d'en Daul-Vasq eid er huéh quetau, Doué e gomandas d'er Vêlean en doé bou catechimet hou ç'examinein perhnéhoh hoah.

En dé merchet ell quement-cé hui hum dolpas tro-ha-tro dehai ell dacord cont ag en instructioneu hou poé recevet guet hai ha guet hou quérent.

En desir d'hobér-hou quetan comunion e rejoéissé hou calonigueu; hag en eun a vout refuset, manq a rescond mad, e gresqué hou toujans.

En examén groeit, mar boèb bet ag en nombr ag er vugalé abil ha parfæt, hui hou poé bet er bonheur d'hum bresantein guet hai dehet Autérieu Jesus-Chroust.

Antréet ér retréd, hui e droas ȼain d'er bed, d'é blijadurieu ha d'é hoarieu, ett laquat hou chonj hag hou ȼ'ol studi guet en afær a gonséquans hou poé d'hobér.

Hui bum breparas dehi dré er beden hag er méditation, dré en examén a gouscians hag en disclération ag hou ȼ'ol péhedeu, dré er mélationeu hag er güerzenneu spirituel.

Ah! nezé en hou poé comancet de hanàuein péh quer précius-é hou ȼ'inean, péh quer mad e oé bet Doué én hou ȼ'andret, ha péh quen dinatur e oèh bet én é guevér! ·

Nezé en hou poé comancet de gonsidérein er malis hag er vrastéd ag hou péhedeu marbuel, en eurustéd ou doé lamet guet-n-oh hag en tourmanteu hou poé mélitet doh ou hometlein.

Nezé en hou poé comancet de gomprenein péh quer quir hou poé coustet de Jesus hou Salvér carantèns!

Nezé ebué en hou poé comancet de remerquein er sourci carantéus en doé hou Pélean a han-oh. Hui ou guélé ocupet hemb atsàu é

ciasq laqat reihtèd én hou cousciaus, sclærdér én hou speredeu ha græs Doué éu hou caloneu; ou fedenneu, ou fredégueu en doé tuémet ha bloteit hou caloñgueu tinér.

Hui hou poé ridet d'hum durul doh ou zreid guet er brassan quæ ha glahar. Stouyet ér gadoér a bénijen hag hou tourniguen joéntet dehet hou covézour, hui er guélas é seuel é zorn ar drest hou pèu criminel, eit conjurein Jesus d'hou pardoneiu ha d'hou puriflein én é hoaid; hag er pardon-zé acordet d'oh hui hum hastas de monèt d'hum durul doh treid hou quéreut : *me zad, me mam a garanté!* hou poé-hui laret, *é ta Jesus a me fardonein! pardonet d'ein ehué me manquemanteu én hou ç'andret ha reit d'ein hou pénédiction!*

Ah! dén ne vou jamæs capabl d'esphiquein er péh e sautèb én diabarh a hau-oh ér momant-hont m'hou sterdent ar ou halon ha ma conjurent Jesus de reiu d'oh er græs d'hobér ur gomuniou vad!

Eurus, joéius, coutant e oèht tardein e hré d'oh mouèt de receu Jesus! én hirzah hou poé d'er guélèt é tichenneiu én hou calon ha d'er possédeiu, e hré d'oh larèt éu ur huaunadeiu quel liès guéh ma tihousquèh durand en noz :

« O na hiret un noz! pegours é tei en dé,
» Eit ma hein de receu Jesus me haranté!

Quentéh èl ma tarhas en dé, hui e laras guet joé :

« Dihonsq, sâu, me horv, damb de gavouèt Jesus!
» Me gleu a men gulé é voéh carantéus!

Én ur monèt d'en Ilis :

» Pegours é vein arihue? ô hènt, hiret nus-té!
» Ar lein hou tivasquél, Ælèd mad, douguet mé!

Én ur arihue ér vourh :

» O me halon! digueor guet joé ha lehuiné!
» Gûélèt e hran anfin ty ha palæs men Doué!

Én ur arihue étal en Ilis :

» O Ilis beniguet, hum zigueor, hum zigueor,
» Eit ma antrein én-as de gavouèt me zrezol!

Én ur antréein én Ilis :

» Tabernacl santel, digueor, digueor arzé,
» Eit ma huélein Jesus, eit ma huélein men Doué! »

Nezé ministr Jesus-Chrouist e vontas doh en Autér eit pedein eid oh, hag ér fin ag er sacrefis ag en overen, ean e dennas ag en tabernacl er Cihoér santel é péhani é oé hostieu consacret, hag hum zistroas doh-oh en ul larét :

« Chetui arihue er momand arlerh péhani » é huannadèh a houdé guerço! Tosteit, » hugaléguen cáret guet Jesus, deit de receu » Jesus hou Salvér beniguet! Chetui Jesus » ar en Autér, é ha d'hum rein d'oh corv, » goaid, incan ha divinité. Hireah en » dès de zischennein én hou caloneu; di- » gueoret ind enta eit ma antréou én-hai » guet joé ha guet triomfl. »

O péh téad e hellehé larèt er péh e santèh én hou caloneu quel liès pas e hrèh eid avans tremaha en Daul-Vasq!

O péh téad e hellehé espliquein er péh e bassé én diabarh a han-oh, ér momand ma laqué er hèlèg en hosti santel ar hou téad, én ul larèt d'oh : *me hroaidur, receuet carv adorabl Jesus-Chrouist, acelfin ma hellehet, idan é hoarnation, arihue bet er vuhé éternel.*

Ol er ré e oé present e ivié hou ponheur. Hou ponheur e hré honheur hou quérent hag hou ç'amiéd, mæs é spécial hani er vamhout en doé hou conduyet d'en Ilis. Er joé

hi doé doh hou cuêlet e lirê d'hé daren ridêc! D'hé zu, hi e adoré, e drugairéqué Jesus guet er brassan tuêmdér ha guet er brassan santimanteu a garanté.

Goudé er gomunion, er bélêg hum zistroas doh-oh én ul larêt :

« O na caêret! na brasset ur miracl e za
» Doué a hobér én hon çandret! Hum
» rejoeisset, mem bugalé, hum rejoeisset;
» rac é ma Jesus én hou creis! Jesus e zou
» d'oh, ha hui e zou de Jesus!
» Péh ur garanté hemb muzul a berh
» Jesus! péb ur bonheur hemb par aveid
» oh! En nean hag én doar e zou ér mo-
» mand-men én admiration bag ér rejoeis-
» sans. En Ælêd ag en nean e zou ér
» momand-men tro-ha-tro d'oh é adorein
» Jesus dischennet én hou caloneu. Ah!
» couviet ind enta d'hum joéntein guet-n-oh
» eid adorein ha trugairéquat er Salvér
» beniguet-cé; d'hou tu, hum gonsacret
» ehué dehon tout antiér. Conservet tré
» vihuehet en trezol e bossidet ér momand-
» men. Anfin, pedet aveid oh hag aveid
» er réral.
» Ya, bugaléguen queih, reit hou pennoh
» de Jesus, péhani en dès hum reit en
» memb d'oh hinihue eit mâguein hou ç'i-

» ueau, eit cresquein én-oh é bræceu hag é
» zonæzoneu, eid arestein en nerh ag hou
» fal inclinationeu, hag eit reio d'oh un
» arès ag er résurection glorius hag ag er
» vuhé éternel. *Joan.* 6. 55.
» Jesus en dès hum reit d'oh tout antiér,
» hum reit ehué dehou tout er péh ma oh,
» guet ol er péh e hoès.
» Ér gomunion e hoès groeit, Jesus en
» dès hum joéotet doh-oh dré en uoion stertan
» hag admiraplan. *Joan.* 6. 57.
» Ya, Jesus hou pieu é spécial ér momand-
» men hag én ur fæçon admirabl ha parti-
» culiér. Goaïd Jesus ér momand-men e rid
» én hou coahiad; hou mampreu n'en dint
» quet mui d'oh, mæs de Jesus. Jesus quèn-
» toh eid oh e vihue én-hai. *Galat.* 2. 20.
» Ah! plijeèt guet Jesus ma cooservehet
» tré vihuehet er vuhé nehué hag eurus e
» hoès recuet hinihue! O mem bugaléguen
» queih! pihue a han-oh e gredehé coucîein
» en téad-cé ar béham en en dès reposet
» Jesus, ha rein d'en diaul ur galon péhani
» e zou deit, é spécial hinihue, de vout un
» tabernacl bihue de Jesus? Pihue a han-oh
» e gredehé coucîein dré ur péhèd marhuel
» er mampreu-zé purifiet ha santefiet dré
» bresans Jesus? »

Nonpas, nonpas, e rescondchêh-hui nezé de vinistr Jesus-Chrouist, dré hou huannadeu, ne rein quet de Satan er galon, er mampreu-men péré e aparchant de Jesus. Ya, nezé hui e rescondèb de Jesus én dondèd ag hou calou :

M'hou talh, ô me Jesus, birhuiquin n'bou lausquein. Ami mad ha fidel, m'hou càrou tré vihuein !

Ya, me varhuou quêntoh eid ancoéhat en dé caër a me hetan comunion; m'andurou mil martyr quêntob eit collein dré er péhèd er grœceu précius e mès receuet hinihue.

Quentêh èl m'en doé ministr Jesus-Chrouist achihuet é gonzeu, hui e yas hui memb d'er havouêt, hag hou torn ar en Aviél, hui e bromettas guet couraj bout fidel de Jesus ha d'é lézen.

Hui e yas d'er fons a Vadiènt hag e renehuéas ahout er promesseu e hras guéharal éu hou léh er ré hou talhas ar er fons a Vadiènt : ahont, hui e renonças hui memb libremant, hag a voéh ihuel, de Satân, d'é oll œvreu ha d'é vobauceu.

Ministrèd Jesus-Chrouist, é huélèt en hou poé queméret résolutioneu quer ferm ha quer courajus, e sclillas ar-n-oh dareu a joé bag a gonsolation; ha goudé ou devout hou

laqueit idan protection Mari, hou mam hag hou ç'avocadès dirac Doué, ind hou suplias de vout fidel d'er péh hou poé promettet: hum recomandas d'hou pedenneu, e laras adïu d'oh guet er garanté tinéran, e gonjuras hon quérent d'ou devout soign ha sourci a han-oh; hag antin e sàuas ou dirréh tremaha en nean eit conjurein en Eutru Doué de rein d'oh é vénédiction ér bed men hag é varaouis ér bed aral.

### Histoér.

Sant Loeis Gonzag e oé bet devot bras a vihan. Èl ma tosté hès d'er sacremant a Bénijen ha d'er sacremant adorabl ag en Autér, eao e arthuas imbèr én ur santeleah vras. Dæs e vehé d'em esphquein d'oh péh quer sourcius oé d'examinein é gonscians quênt ma yé de govessat.

Liès a huéh, ean e daulé ur sèl ar ol é vuhé tremeinet eit considérein mar en doé groeit un dra benac énep de lézen Doué.

Liès a huéh, é govézour hum santé forcet de lezel é zareu de ridèc, é huélèt er gontrition vras en doé eid er fauteu distéran. Ean e dosté doh en Daul-Vasq guet er brassan devotion. En tri dé quênt é gomunion e

oé ol consacret d'hum breparein dehi, hag en tri dé arlerh e oé ol impléet e adorein, é vélein hag é trugairéqnat en Eutru Doué.

Biscoah croaidur n'hum zisposas guel eid er Sant-men d'hobér é guetan comunion. Ehué, bet en debuéhan huannad, é galon e oé bet abraset guet un tan-flam a garanté doh Jesus. (*A vuhé er Sænt.*)

**Histoér aral.**

Ér blai trihuéh cand deu-ha-tregond, ur verh youank hanhuet Eléonor D*** e hré ér guér a Baris joé hé hansortésèd ha consolation hé mæstrès scôl, pé quêntob ol er ré hé hanaué e admiré hé devotion hag hé buhé a scùir vad.

Pèl quênt m'hi doé groeit hé hetau comunion, bi e gonzé liès ag er bonheur-zé. Hi hum gueméras é cours eit hum breparein erhat d'hi gobér. Durand hé retrèd, é spécial, hi e hras hé fossibl eit hum laquat ér stad de receu Jesus guet ur hæ bras ag hé fauteu hag ur garanté berhuidant doh Doué.

O na brasset e oé hé joé hag hé devotion, a pe huélas er momand eurus-hout é tostat! Hi e gonservas én hé halon tré ma vihuas er chonj ag en dé caër hag eurus-cé, querclous

èl ag er promesseu hi doé groeit nezé de Zoué.

Hé buhé ne oé quet het hir; mæs hi e oé het pur ha santel. D'en ouaid a hnarzêc vlai, hi e gomanças col hé yehaid, hemb col eit quement-cé hé devotion; é contrel, a vesul ma hoanné hé horv, hé halon e duémé doh Doué.

Hi e laras un dé d'hé hansortésèd : *me varhuei en dé ma hrei er vugalé ou hetan comunion.* Hag, én efféd, hi e gomunias en dé-cé eid er huéh dehuéhan. En dé-cé memb hi e glanhuas én ur sortı ag en lis. Douguet ar hé guélé, hi e laras d'hé mæstrés scól, quentéh èl ma hellas conz : *quèrhet bean mad de glasq me hovézour, rac*, emé-hi, *é han de verhuel.*

Hé hovézour arihnet, hi e receuas hé dehuéhan Sacremanteu guet ur fé bihue hag un tranquilité vras, hag e varhuas un nebed goudé, én ur bedein Doué, hé deourn joéntet ar hé halon.

Ardro er memb amzér, é oé bet guélet ér guér a Iluéněd un exampl haval mad doh benéh. Ur verhik youank, hanhuet Julienn-Mari T***, e hras hé eil comunion guet er vrassan devotion meurbet. Joéius ha coutant, hi e laras d'hé hansortésèd : *nag eurusset on-*

*mé hinihue! chetui-mé pardonet! é ma Doué ém halon! me garché merhuel bremen, rac eun e mès a béhein; rac-cé me bedou Doué a greis me halon d'em délivrein imbér ag er bed danjerus-men.*

Doué e cheleuas hé feden. Hi e chom clan deu zé arlerh hé eil comunion, hag e varhue en huéhvèd dé goudé.

*Réflexion.* Chonjet, chonjet liès én dé caër ag hou quetan comunion. Rac er chonj-cé e rei d'oh confortans hag e vou memb capabl d'hobér d'oh hum zistroein doh Doué, mar e hoès bet er maleur de droein cain debou a houdé.

## CHAPISTR XXXII.

### PETRA-É UR BÉLÉG.

Gannet ma oh én ur vro crechén, hui e hoès en avantaj de receu guet Bèlean Jesus-Chrouist ol er secourieu spirituel a béré en e hoès dobér. Liès a huéh é het d'ou havouèt eit réglein en afærieu ag hou couscians; mæs a heban é ta ma hum santet douguet d'ou hàrein, d'ou istimein ha d'on respettein quel liès guéh ma hum adresset doh-t-hai? Er ræson a guement-cé e za ag en hanàue-

digueah e hoès ag er hargueu ihuel ou dès receuet guet Doué. Hui ou respet, rac hui e houér é mant tud consacret de Zoué, rac hui e huél é rantant chervijeu bras d'hou ç'inean. Ilonéh-é ebné er ræson e zoug ol en dud a fæçon d'ou respettein. Ar er ræsonzé hoah é ma diazèt er sourci en doé hon tad hag hou mam d'hou tonguein a vihan de rantein inour ha respet d'en dud a Ilis.

Hui e zesir gout petra-é ur Bélêg? m'el larei-d'oh a volanté vad, rac sel-mui ma hanàuehet en ihueldèd ag é garactoér hag er vrastèd ag é bonvoér, sel-mui en hum santehet douguet d'er respettein; hag eit larèt quement-cé d'oh, m'hum chervijou a gonzeu Doué ean memb, ha me lausquei me ré-mé a costé.

Ya, eit larèt d'oh petra-é ur Bélêg, ne vennan bum chervijein nameit a gonzeu er Brofætèd, a gonzeu en Apostolèd, a gonzeu en Doctorèd hag en Tadeu santel ag en Ilis, anfin a gonzeu Jesus-Chrouist ean memb.

Petra-é ur bélêg?

Ur Bélêg e zou ministr roué en nean hag en doar, ministr Jesus Salvér er bed, ministr un Doué péhani e zou er santeleah memb. En ol, emé sant Paul, e zeli hur sel èl ministrèd Jesus-Chrouist. 1. *Cor*. 4. 1.

Ur roué e choéj é ministréd é misq é sujité : Doué ehué, ha Doué hemh quin e choéj é misq é vugalé er ré a nehai e ven senel bet er stad a véleg. N'en dé quet hui-é, emé Jesus d'é Apostolèd, en dès me choéjet eit bout hou mæstr, mé-é en dès hou calhuet hag hou choéjet eit monèt de bredèg me Aviél. *Joan.* 15. 16.

Hanni, emé sant Paul, ne zeli-clasq hum seuel d'en urh a Véleg, nameit er ré e zou galhuet guet Doué avel er Béleg bras Aaron. *Hebr.* 5. 4.

N'en dé quet, em'ean, dré volanté en dud, mæs dré volanté Doué é on deit de vout Apostol. I. *Gal.* 1. *Rom.* 1. 5.

Ur ministr abil e hra inour d'ur roué hag e rant é sujité eurus. Ur Béleg fidel d'hum aqùitein ag er hargueu en dès én Ilis e blorifi en Eutru Doué, e santefi ineaneu er fidèléd, hag e hra é salvedigueah én ur salvein ineaneu er réral, emé sant Paul d'é zisciple Timothé. I. *Tim.* C. 3. v. 13. C. 4. v. 16.

O men Doué! petra e hran-mé? pardon e houlennan guet-n-oh em bout comparajet hou Pélean doh ministréd ur roué a ziar en doar, deustou ma houyen é oé un diférans bras étré-z-hai.

Er rouané comparajet doh-oh n'en dint meit peudr ha ludu! cargueu hou Pêlean e zou mil guéh ihuelloh eit cargueu ministrèd er rouané ag er hed men! pouvoér hou Pêlean e zou mil guéh brassoh eit pouvoér er rouané puissantan a ziar en doar, brassoh memb eit hani er rouané ol assambl!

Ministrèd ur roué e zou ministrèd un dén péhani e varhuei èl en dud aral; mæs Bêlean Jesus-Chrouist e zou ministrèd un Doué, ministrèd juj er ré vihue hag er ré varhue, juj er rouané ind memb!

Ministrèd ur roué n'ou dès pouvoér meit ar er horveu, ar er maden tamporel; ha ministrèd Jesus-Chrouist ou dès pouvoér ar en ineaneu memb, ar er madeu spirituel, mil guéh préciossoh eid ol er madeu ag en doar.

Ya, er Vêlean e zou cargnet a herh Jesus-Chrouist d'ofrein er sacrefis adorabl ag en overen, de venignein er fidélèd hag ou madeu, de vout er pèn a nehai a pe veint assamblet eid en adorein, d'anoncein dehai é Aviél, de santéfiein en alians étré un dén hag ur voès, de vadéein, de bardonein er péhedeu comettet a houdé er vadiènt, ha de zisposein en ol de verhuel santélemant.

Ur roué e hresant d'é bobl ministrèd péré n'ou dès recenet consécration erbet. Doué e

gonsacr é Vêlean dré deourn en Escob. Er Vêlean ou dès receuet, en dé ma oent bet bélêguet, ur haractoér péhani e gonserveint ér bed men hag ér bed aral.

O men Doué! e lar un Escob én ur gonsacrein deourn er vêlean, ô men Doué, consacret ha santefiet en deourn-cé dré en oleàu santel-men ha dré ur bénédiction, acelfin ma vou benignet er péh e venigueint ha consacret er péh e gonsacreint.

Receuet, e lar hoah dehai, er bouvoér d'ofrein er sacrefis de Zoué ha de larêt overenneu querclous aveid er ré vihue èl aveid er ré varhue.

Receuet er Sperèd-Santel : pardonet e vou ou féhedeu d'er ré ma hou pou ind pardonet, ha dalhet veint d'er ré m'hou pou ind dalhet.

Ur roué e gomand d'en dud, ha Doué ean memb e sènt doh boéh ur Bélêg. Quentéh èl ma pronons ur Bélêg er guirieu ag er gonsécration, en nean e zigueor, ha Jesus e zichen ar en Autér guet un armé a Ælèd péré en hêh hag en ador guet er brassan respet hag admiration!

Ur roué e hel digueor d'oh en norieu ag er prison é péhani en en doé hou taulet; mæs ur Bélêg e hel digueor d'oh en norieu ag en nean, péré hou poé chairet dré hou péhedeu.

Ur roué e hel hou télivreiu a dré zeourn en torfæterion, hag ur Bélég e hel hou télivrein a zan pouvoér Satan.

Ur roué n'en dès étré é zeourn nameit trézolieu ag er bed, hag ur Bélég en dès étré é ré trézolieu ag eu neau.

Ur roué e ra presanteu d'er rouané aral, hag ur Bélég e ofr Doué de Zoué, Jesus Doué de Zoué e dad éternel!

Ur roué e gueniguei d'oh eur hag argand, hag ur Bélég e bresantei d'oh Jesus idan en aparans ag er bara, Jesus present ér Sacrement ag eu Autér.

Petra-é ur Bélég?

Ur Bélég, revé er péh e zou het laret d'oh ihuelloh, e zou ur rannour a zonæzoneu Doué.

Sellet-ni, emé sant Paul, èl ministréd Jesus-Chrouist, carguet de zispartiein étréz-oh madeu ha græceu en Eutru Doué. I. *Cor.* 4. 1.

Mar e hoès a fé, hui e sellei ur Bélég èl un trézolér a hræceu Doué, quel liès guéh m'er guélehet doh hum aqùitein ag er hargueu en dès én llis.

O nag a huéh en e hoès recenet guet hou bénédiction Jesus! græceu ha donæzoneu Jesus! Petra e larau-mé? Nag a huéh en e hoès receuet ag é zorn Jesus ean memh,

Jesus mamen en ol græceu, Jesus péhani, dré er gomunion, hum ré d'oh corv, goaid, inean ha divinité, hag e zichenné én hou calon eit mâguein ha sustantein hou ç inean!

Petra-é ur Bélëg?

Ur Bélëg e zou ambassadour Jesus-Chrouist ar en doar. Jesus-Chrouist, emé sant Paul, en dès hur harguet d'hum aqûitein én hou ç'andret a zevérieu un ambassadour. Rac-cé, a pe zisclériamb d'oh é volanté, a pe bredégamb d'oh é Aviél, ean memb e gonz doh-oh dré hur guéneu. *2. Cor.* 5. 20.

Petra-é ur Bélëg?

Ur Bélëg e zou un avocad placet étré en nean hag en doar, étré Doué hag é bobl. *Levit.* 4.

Dré véliteu, bag hemb qnin dré véliteu Jesus-Chrouist, é hellet bout salvein; dré véliteu Jesus-Chrouist é hellet distanein en tan a golér en Tad éternel alumet dré hou torfæteu, ha tennein ar-n-oh ag en nean er pinhuiquan bénédictioneu : hama, Jesus-Chrouist e ven bout ofret d'é Dad éternel dré zeourn er Vélean; er Vélean en dès carguet d'ofrein ar en Autér er bris ag er goaid précius en dès scûillet eid oh.

Ur Bélëg enta e zou carguet a berh Jesus-Chrouist hag a berh en lls, é briéd, de

bélat a ziar hou penneu er gurun a vanjanceu en Eutru Doué, ha de streäuein ar-n-oh hag ar hou madeu er bénédictioneu hag en donæzoneu a ziarhlué. *Num.* 18.

O nag a huéh en e hoès guélet hou Pêlean placet étré en Autér ha hui eit presantein hou tobérieu de Jesus, eid er honjurein d'en dout truhé doh hon misér, d'hou télivreinag hou poénieu ha de rantein er yehaid d'en tad, d'er vam, d'er brér, d'en hoér, d'en amied ha d'en obérerion vad-hont e garêh quement hag e oé quen necessær d'oh! *Joël.* 2. 17.

O nag a huéh en ou dès tennet ar-n-oh bénédiction en Eutru Doué, ha péleit doh-oh é valédiction!

Interrojet hon tadeu, hag ind e larou d'oh: quel liès guéh ma huélemb en nean é colér doh-emb, ni e ridé de gavouét hur Pêlean, én ul larêt debai: sâmet ma omb ǝ béhedeu, ne gredamb quet seuel hun deulegad tremaha Doné, péhani e huélamb é colér doh-emb. É léh tennein é vénédiction ar-n-amb, ni e gresquehé hoah martezé en nombr ag é valédictioneu; hni e zeli bout puroh hag agréaploh eid omb dirac deulegad Doué; doh-oh enta en hun nès recour, èl doh avocadèd placet étré Doué ha ni.

Ha nezé, e rescondei d'oh hou quérent, nezé hur Bêlean hum daulé ou fas doh en doar, étré en Autér ha m, e grié tremaha Doué, én ur scûil dareu én é bresans, e hré préhécioneu, e ofré er sacrefis adorabl ag en overen, e gonjuré en Eutru Doué d'ancoéhat hur fauteu ha de bêlat doh-emb er vocen hag er guërteri, de hoarantein doh er gresil hag en tampest hun èd hag hur madeu, ha lezel de gouéh ar nehai er glâu hag er glouéh ag en nean. I. *Reg.* 7.

Ha nezé, haval doh er moguêd e sàu ag un ançansoér tremaha en nean, én ur streânein ur vlas dous ha huêc, er voéh ag ou fedenneu, er voéh a hoaid Jesus ofret ar en Autér, e sàné beta trôn en Tad éternel, péhani e arestê quentêh en tauleu ag é vrêh vanjourès.

Petra-é ur Bêlêg ?

Ur Bêlêg e zou ur médecinour spirituel. Hou ç'inean, querclous èl hou corv, en dès dobér a vèdecinour. Nag a huêh, en effed, en e hoès bet er maleur d'hé blessein ha d'hé amponisonein dré er péhed ? Pihue e virou doh-t-hi bremen a hum gol ? Open, mar hi dès déja collet er vuhé spirituel dré er péhêd marhuel, pihue e bellou hé ressuscitein ? de bihue en en dès Doué reit er

bouvoér admirabl-zé? é péh lèh ar en doar é cavehet hui er médecinour puissant hag zou abil-zé? Ér gadoér a bénijen. Er Bélèg e zou ahont doh hou cortoz en dès receuet guet Jesus er bouvoér admirabl de huellat de houlieu hou ç'inean. Ahont er Bélèg e zalh lèh Jesus péhani e zas gùeharal ar en doar eit rein er yehaid d'er galoneu glaharet hag humilet. *Luc.* 4. 18.

Petra-é ur Bélèg?

Ur Bélèg e zou un doctor ag el lézen uehué; ur Bélèg en dès studiet hag e studi hoah bamdé lézen en Eutru Doué; rac oblijet-é d'ansaignein d'oh er gùirionéeu principalan ag er fé hag hou tevérien é quevér en Eutru Doué, é quevér hon nessan hag én hou ç'andret hui memb.

Sellet ean enta èl doctor hou ç'inean, èl un dén abil ér scians a lézen Doué, ér scians ag er salvedigueah; hag hum adresset doh-t-hou guet confians quel liès guèh m'hou pou dobér a réglein en afærieu ag hou couscians.

Quèrhet, e laras Doué gùeharal d'er bobl a Israël, quèrhet de gavouèt mem Béleau; rac carguet ind a me ferh de zisquein ha d'espliquein d'oh me lézen. *Deut.* 17. 9 etc.

Guéneu ur Bélèg, emé er profæt Malachi,

e hoarn er gùir scians, hag er hobl en dès droèd de monèt d'er havouèt eit disquein guet hou hag ag é vég prop er gùir lézen.

Petra-é ur Bélèg ?

Ur Bélèg e zou carguet d'anoncein d'oh Aviél Jesus-Chrouist. Quèrhet, emé Jesus d'é Apostolèd, quèrhet de hredèg m'Aviél d'ol er pobleu a ziar en doar ; hadéet ind ha disquet ind de virèt er péh e mès commandet d'oh. *Math.* 28. 19. 20.

En Escob, én ur gass d'oh' hou Pélean, en dès ordrénet dehai rantein d'oh er memb chervij.

Jesus, goudé en dout choéjet deuzéc discipl ha tri-uiguênd, ou hassas deu ha deu én é raug d'en ol quérieu ha léhieu de béré ma telié monèt ean memh, en ul larèt dehai : quèrhet d'anoncein me lézen d'er pobleu-zé ; quèrhet de laret dehai a me ferh, ranteleah Doué e zou tosteit d'oh. *Luc.* 10.

Hou Pélean e zalh léh en disciplèd-cé ; hou Pélean en dès cleuet en Escob ou hassé devad' oh é larèt dehai er memb tra a herh Jesus-Chrouist.

Laret en dès dehai er péh e laras gùéharal sant Paul d'é ziscipl Timothé : mé hou conjur, é hanhue Jesus-Chrouist, d'anoncein Aviél Jesus-Chrouist d'er fidélèd-cé. Ya,

quèrhet d'ou havouèt ha groeit hou possibl eid ou gounit de Zoué dré hou conzeu ha dré hou predégueu. 2. *Tim.* C. 4.

Petra-é ur Bélêg ?

Ur Bélêg e zou hou juj én tribunal a bénijen : dehou-é examinein en dispositioneu e zouguet d'en tribunal-zé ; dehou-é jujein mar mélitet pé ma ne vélitet quet en assolven. Hou santans e zou étré é zeourn. Doué hé prononcet én ucan quentéh èl ma vou het prononcet ar en doar dré er Bélêgé. Rac laret en dès debou : ou féhedeu e vou pardonet d'er ré m'hou pou ind pardonet, ha dalhet veint d'er ré m'hou pou ind dalhet. *Joan.* 20. 23.

Petra-é ur Bélêg ?

Ur Bélêg e zou hou prér, hou pugul hag hou tad spirituel. Hou secour én hou ç'ol dobérieu, hou consolein én hou ç'ol affictioneu, hou coarantein doh peb sort droug, pinhuiquat hou ç'inean dré en donæzoneu hag er græceu a ziarbluë, ha mirèt doh-t-hi a hum gol, chetui é ol hoant ha desir.

Petra-é ur Bélêg ?

Un dén péhani en dès renoncet d'er bed ha d'é blijadurieu eit hum gonsacreiu de Zoué; un dén péhani en dès tout quitteit, bro, quérent hag amièd, eit salvedigueah

en ineaneu; un dén péhani e zou deit d'hou cavouët eit hon salvein hui memb. Ya, hou salvein e fal dehou, constet e gonstou.

Nitra ne vou capabl d'en arest a pe vou question a virèt doh-oh a offancein en Eutro Doué. Naren, ne zoujei nitra, na poén na fatig, na danjér na persécution a pe vou question a virèt doh-oh a gouéh én ihuern. Prest-caër-é de sacrefiein tout ha de gol tout, er vohé memb, quêntoh eid hou lezel de verhuel ér stad a béhed marhuel. Sellet penaus é rid, hag én noz hag én dé, eit monèt de visitein er ré clan ha de bardonnein ou féhedeu dehai. Sellet guet péh hast é ma deit de gonsolein hon tad hag hou mam, hou quérent hag hou ç'amied ar ou gulé a soufraoceu. Sellet er boén e guemér guet-n-oh hui memb ér gadoër a bénjen hag ér gadoër a huirioné!

Petra-é ur Bélég?

Ur Bélég e zou er gùellan ami en dés hou ç'inean. Ean hum gonsol a p'hou cuél é chervijein en Eutru Doué, hag hum affij a p'hou cuél doh en ofancein. Er momandhont memb ma tesirèh droug dehou, ma hoal gonzèh a nehou ha ma touguèh er réral d'eo disprisein ha d'er persécutein, é oé tout é chonj guct salvedigueah hou ç'inean! Ya,

ér momand-hont martezé é oé pé é pedein aveid oh, pé é ofrein aveid oh, ar en Autér, er bris hemb som a hoaid précius Jesus-Chrouist, pé é seuel é zivréh tremaha en nean eit conjurein en Eutru Doué d'hou pêlat doh peb sort goal accidant ha de rein d'oh é vénédiction.

É bèr guirieu, ur Bélêg e zou carguet a berb Jesus-Chrouist d'hou ç'instrujein, de boarn, de gondui, de santefiein ha de burifiein hou ç'inean, de chairein idan hou treid en norieu ag en ihuern, ha de zigueor ar drest hou pèn en norieu ag en nean.

Pihue-benac e hrei réflexion ar er güirionéeu-zé, hum hastou d'inourein ha de respettein er Vélean, de sentein doh-t-hai ha de bourvæein a galon vad d'ou mâgadur ha d'ou gusquemant.

Er Vélean péré e zou sourcius ag hum aqûitein ag er hargueu ou dès én llis, é spécial er ré e laqua poén de bredêg en Aviél ha d'ansaignein er bobl, e zeli bout inouret ba recompancet, emé sant Paul; rac, em'ean, peb michérour e vélit pai ba recompans. I. *Cor.* 9. 11.

Aboeisset d'hou pugulion spirituel, e lar hoah er memb Apostol, rac ind e zou carguet ag hou ç'ineaneu hag o zacorou cont de Zoué

a nehai. É léh enta ou chagrinein én on hargueu, consolet ind dré hou puhé santel hag a scüir vad.

**Histoér.**

Liès a huéb, tud youank, en e hoès cleuet conz ag en Eutru Nourri, person a Veignin.

Jamæs bugul ne gonduyas é zevèd guet mui a sourci eit benen. Ul livr antiér e vehé ret impléein eit larèt d'oh ol er mercheu a garanté e ras dehai. M'hum goutantei de gonz d'oh ag ur circonstans pé dihue ag é vuhé.

Er revolution horibl e arihuas é Frans, bout zou ardro hantér-band vlai, er forças d'hum guh, èl er Vèlean aral, é raug ur vandeu tirandèd péré, avel lionnèd furius, e bersécuté partout en dud a Ilis.

Er homaucemant ag er bersécution-zé, er Vèlean hum gonsolé én ur chonjal n'bi devehé quet padet pèl amzér ; mæs ind hum drompé ; rac é bèr amzér en tau ag er bersécution-zé e zas de vout quer cribue ma oent bet oblijet casi ol d'hum sauvein de vro en estranjerion. En Eutru Nourri e oé uuan ag en nombr ag er ré-zé.

Péh un tarh calon eit hou hum huèlèt separet èl-cé doh é gueih devèd ! Lausquamb

eau de gouz amen, lausquamb eau d'adressein d'é gueih paræsiénèd, ag er ranteleah ag er Portugal, er honzeu tinér hag hirvoudus men :

A hondé er momand cri ha disconfortus,
Ma on pêleit doh-oh dré ordreu maleurus,
Dirac men deulegad perpet en hou cùelan,
Hag ar hou poénieu dé ha noz é ouilau!
O dé lan a glahar! ô dé lan a dristé!
En dès me separet doh me heih bugalé!
O disparti cruel! en durant ma vihuein,
Mem bou chonj a nehous, jamæs n'ha
çancoéhein!
Pobl perpet fidel de Zoué ha d'hou Pêlean,
Scrihuet-oh ém halon én andret tinéran.
Men dorneu ha me zéąd e zisséhou quêntoh,
Eit ma hellein jamæs col er chonj a han-oh!
Haval doh Jérémi pé doh er gueih Juiffèd,
Ér guér a Vabylon pêl amzér captivet,
Bamdé én ur chonjal é ol hou poénieu,
Guet houlenneu er mor é caïjan men dareu!
O tud vad ha devot, mèn é ma oueit arzé
En amzér eurus hont ma me havèh bamdé,
Eit cleuèt conzeu Doné ha discarg hou calon,
Hag eit hum gonfortein dré er gomunion!
Ah, mem bugalé queihl é péh stad é
oh-hui!
Hui em goulen bamdé, ha n'em havet quet
mui :

M'hou coulen a me zu; mæs, ô péh un druhél
Ne boès chet mui a dad, na mé a vngalé!
Quei, cannen hirvoudus, sustans a me halon,
Quei, ha lar de me fobl ol me afliction :
Douguet-ht, Æléd mad, hag assuret dehai
É ma ha dé ha noz ol me chonjeu guet hai.

Chetui hoah penans é conzé doh-t-hai é unan ag é lihérieu :

« O mem bredér ha me hoéresèd gueih! » m'hou tong ol én dôn a me halon, ha ne » vein jamæs faus, guet secour Doné, d'en » hanhue a dad hag a vugul en dès reit d'ein » en lis én hou quevér. Hui e houér, per- » mettet d'ein el larêt d'oh guet sant Paul, » hui e houér é oen én bou misq èl un tad » é creis é vugalé, doh é consolein én hou » poénieu, doh hou ç'instrujein én bou tou- » tanceu hag é suphein peb unan a han-oh » d'hum gondui perpet revé Doué. Ya, hui » e bonér é oen én hou misq, èl ur vam lan » a dinérdèd, d'oh hou soignein èl mem » bugaléguen! »

Ur bugul quer sourcius ha quer carantéus e vélité, hemb doutans, bout rantet d'é zevèd. Doué e ras er gonsolation-zé d'en eil ha d'éguilé.

Er fidéléd a Veignin, quentéh èl ma clenant

é ma ou ferson é tonêt d'ou havouêt, ind e ahandonn ou zyér hag ou labour eit monêt guet hast én arbeo dehou; d'é du, heuen, avel un tad carantéus, e zigueor hag e asten é zivréh tramaha-t-hai a ziabêl, quentéh èl m'ou guél é ridèc ar é arben. Arihuet én ou fresans, ean ou sterd ar é galon unan arleih en aral, én ur scùil dareu hag én un drugarèquat Doué én doutreit dehou er gonsolation de huélèt é vugalé quént merhuel.

A houdé er momand-cé, n'hum gavé coutant nameit a p'ou gùélé guet é zenlegad prop ha tolpet tro-ha-tro dehon. Ean e visité er ré è hellé ar gorv er suhun, hum rejoeissé a pe huélé er sul é tostat; rac én dé-cé can e gavé en tu de zigueor é galon dehai ag er gadoèr a huirioné. Hag, én effèd, liès mad en dé-cé, can e bredégué én overen vitin, en overen-brèd hag arlerh er gospereu.

Mæs er joé en doé é vout èl-cé é misq é zevèd ne badas quet pêl. En Eutru Escob a Huénèd, a pe bouyas é oé ur bugul quen ahil ha quer sourcius, en hanhuas Person ag é gathedral. Obljjet de soublein idan volanté en Escob, èl idan volanté Doué, ean hum separ eid en eil gùéh doh é gueih paræsiénèd. O péh téad e hellehé larèt péh quer quir é coustas er separation-zé d'ur galon quen tinèr èl é ganî!

Durand en tri blai ma vihuas é Guénèd, ean e yé liessan ma hellé de Veignin; rac é galon e oé atân guet er fidèléd ag er baræs-cé : *ér Vénèd-men*, e laré-ean dehai, *é fal d'ein bout interret ètal mem bugalé a garanté.* Hag, én effed, a pe huélas er fin ag é vuhé é tostat, ean e gomandas nepas manquein a hobér en interrein é misq en devèd en doé câret quement. Ean e breparas tout er péh e oé necessær eid en dra-zé. Drest peb tra, ean e ordrénas d'ur munuzér gobér ur brancard hag e espliquas memb dehou penaus er gobér, hag e liras en dégass d'é dy eit ma vehé bet cavet prest caër. *Mad, mad*, em'ean, quentéh èl m'er guél : *ar henéh mem bugalé a Veignin em douguei d'ou faræs quentéh èl ma varhuein. Hou péet chonj*, em'ean, d'é védecinour, *d'em digueor goudé me marhue, de vaumein me halon, rac er galon-men e fal d'ein lezel guet er fidèléd a Veignin, èl en dehuéhan merch a garanté e mès de rein dehai.*

É volanté dehuéhan e oé bet acomplisset pen-d'er-ben. Quentéh èl ma varhuas, er Vêlean a Huénèd hum hastas de bedein Doué eit repos é inean; ha goudé ou dout rantet d'é restajen ol en inonrieu ordrénet dré en lis, ind ou honduyas bet er sorti a guér. A

va-hont, fidèlèd a Veignin ou dougas ar ou discoai bet Ilis ou faræs, hag ou interras én ou bénèd, vis-a-vis d'en tour. Ind e gassas ehué é galon d'ou fresbytoér, é péhani en er guélér hoah himhue en dé.

*Reflexion.* Péh ur garanté a berh er bugul spirituel men! Ehué, é hanhue e zou scrihuet eit jamæs é caloneu é vugalé spirituel. A ran de rum, ind e larei d'ou bugaléguen, én ur ziscoein bé en Eutru Nourri, azé é repos er guellan ag en ol tadeu! beamb fidel d'er relijion en doé predéguet d'hun tadeu, hag, èl hun tadeu, respettamb hur Bèlean.

## CHAPISTR XXXIII.

### AG ER RELIJION A GRECHÉNÉAH.

*Me zou*, e lar Jesus, *me zou hènt er huirioné hag er vuhé.* Joan. 14. 26.

Ya, tud youank, Jesus e zou en hènt e gondui d'er Baraouis; Jesus e zou en hiaul péhani e ra splandèr d'en inean durand hé ferhindèd; Jesus e zou er recompans a béhani é joeissou en inean pur ha santel durand ol en éternité.

N'en dès a salvedigueah eit hanni hemb Jesus. *Act.* 4. 12.

Malcur enta d'er ré é droei cain d'er relijion en dès Jesus établisset! rac ind e farieu hag e gonéhou én abim!

Eurus, é contrel, mil guéh eurus ol er ré e vou fidel d'er relijion santel-zé! rac ind e receuon guet-hi er vuhé spirituel ér bed men hag er vuhé éternel ér bed aral!

Er relijion-zé ne hel nag hum drompein na trompein hanni; rac Jesus e chomou guet hi bet er fin ag er bed eit hé hondui hag é assistein. Jesus ean memb e ras dehi er promess consolus-cé quênt montein d'en nean. *Math.* 28. 20.

Hon ç'instrujein ar hou ç'ol devérieu hag hou rantein eurus de virhniquin, chetu hé ol desir, chetui hé fin dehuéhan.

Hon tong de vout fidel dehi e zon enta clasq hou ç'avantaj prop; ha hui e vou fidel, me zon sur, d'hé respettein ha de sentein doh-t-hi, mar groet réflexion ar er vad hi dès groeit hag e hra hoah bamdé d'oh.

Deu zra, drest er réral, e zeli hou toug du gârein ha d'admirein er relijion a greché-neah: chetui ind: en ansaignemanteu e hoès receuet guet hi hag er sourci carantéus hi dès eit peh-unan a han-oh. Leinet en tri articl e zou amen arierh, ha hui e huélou en esplication a guement-cé; ind e hrei d'oh

comprenein reih mad er péb e lar Jesus dré er honzeu men : *Me zou en hént e gondui d'er huirioné, hag er huirioné é péhani e cavér er vuhé.* Joan. 14. 26.

---

QUETAN ARTICL.

*Penaus é ma deit er Relijion a Grechéneah de zelvrein er pobleu a ziar en doar ag en idolatri ha de rein sclærdér dehai.*

Hui, tud youank, hui e hoès er bonheur d'hanäuein ha d'adorein en Doué véritabl; hui e banäu hou tevérieu é quevér en Eutru Doué, é quevér hou nessan hag én hou ç'andret hui memb; hui bum gonsol én devalen men a zareu én ur chonjal ér bonheur e zou doh hou cortoz ér bed aral, ha hui e houér petra e zeliet gobér eid er méliteín.

Mæs de bihue é teliet-hui en avantajeu caer-zé? d'er relijion a grechéneah é péhani é oh gannet; guet hi hemb quin en e hoès receuet ol er sclærdér hag ol en hanäuedigueah e héré é joeisset hinihue, ha martezé ne hoès jamæs chonjet, é creis er joeis-sans ag er bonheur-zé, a drugaréquat en Eutru Doué.

Ah! hui e garehé davantaj hou relijion, pe gomparajebèh guéhavé er stad eurus de béhani en bi dès hou sàuet, guet stad trist ha maleurus er ré n'ou dès chet er bonbeur d'hé hanàuein!

Ya, ett hanàuein er vrastèd ag hou ponheur, ne hoès meit examinein er stad trist é péhani é oé guébaral ol er pobleu a ziar en doar.

A pe gonsidéran er péh e bassé ér bed n'en dès hoah meit trihuéh cand vlai, petra e huélan-mé? Me huél n'en dès ar en doar meit ur bobl hemb quin, er bobl a Israël, péhani e hanàu en Doué véritabl; me huél ol er pobleu aral couéhet én dondèd ag en idolâtri, hag azéet, èl m'el lar er Scritur-Santel, én tu déheu d'er marhue. *Luc.* 1. 79.

É léh adorein Croueour en nean hag en doar, m'ou guél é adorein en œvreu sortiet a dré zeourn en Ol-buissant.

Ya, é léh adorein en Doué véritabl, m'ou guél é adorein en hiaul, el loér, er stirèd, er fréh hag er èd e gresq én on farqueu, er hoëd bag er vein, hag en idolèd ou dès forjet guet ou deourn prop; m'ou guél é pléguein ou teuhlin dirac lonnèd vil ha brutal. O dalledigueah hemb par! m'ou guél é adorein ou fal inclinationeu memb; m'ou

güél é hobér un Doué ag en orgueil, un Doué ag er batllardigueab, un Doué ag er golér, un Doué ag el laironci.... Én ur guir, ancoéheit ou dès en Doué véritabl, ha groeit ou dès ag er bed antiér un tampl carguet a idoléd.

O Adam! té, te hès adoret en Doué en dès ha crouéet! er bunition ha poé mélitet dré te ziabocissans en dès ha forcet de chonjal én ha Grouéour betag ha huaanad dehuélhan!

Mœs petra en dès groeit el lod muihan a vugalé te vugalé? Troeit ou dès cain d'en Doué de béhani é teliant er vuhé eit hum laquat idan yàu ha pouvoér Satan, péhani e zou bet aveid ous hag aveid ha ligné ur vamen a valeur! Chetui ind hinihue é adorein Lucifer ha ç'anemis cruel. Ah! pihue e zei d'ou zennein a dré é zeourn? pihue e zei de dorein er ranjenneu guet péré é ven ou ariein ér palfond ag en ihnern?

O bugalé Adam! perac en e hoès-hui ancoéheit quer bean er promess e hra Doué d'hou quetan tad? Promettet en doé dehou ur Salvér. Er Salvér-zé e zou bet anoncet d'er Juiffèd dré er Batriarchèd ha dré un nombr bras a Brofætèd.

Arihue e hra anfin en amzér é péhani é teli donèt ar en doar. Deja m'er güél ér vro

a Judé é predég é Aviél. É hanluc e zou JESUS; hag eit discoein d'en ol é ma er Salvér promettet, m'er guél é ressuscitein er ré varhue, é rantein er guélèd d'er ré dal, er hleuèt d'er ré boar, er herhèt d'er ré cam hag er yehaid d'er ré clan. M'er guél é consolein en ol hag é hobér vad d'ol er ré en dès recour doh-t-hou. *Act.* 10. 38.

Ol pobleu a ziar en doar! deit enta ha tosteit d'er Salvér beniguet-cé! deit de receu é hræceu ha de cheleuèt é gonzeu santel. Ean e rei sclærdér d'ob é creis hou talleigueah; ean e chairei idan hou treid en norieu ag en iliuern bag e zigueorei ar drest hou pèn en norieu ag en nean.

Mæs péh un dra blaouahus e huélan-mé amen? Bugalé Adam, é léh adorein er Salvér beniguet-cé, er persécut hag e hra dehon andur en tourmanteu eahussan!

O Juifféd barbar! petra e hoès hui groeit? crucefiet e hoès Jesus!.... Mæs er goaid en dès scüillet ar er groéz en dès er vertu d'effacein péhedeu er hed!

Hag eit discoein d'en ol é ma er mæstr ag er vuhé bag ag er marhue, ean hum ressuscit ean memb; ean e gomand d'é Apostolèd monèt d'anoncein é Aviél doh er pobleu a ziar en doar ha d'ou hadéein é hanluc en

Tad, hag er Mab, hag er Speréd-Santel, hag e bromet, én ur montein d'en uean, bout bet er fin ag er bed guet en Ils e yent d'établissein ar en doar. *Math.* 28. 19. 20.

En Apostolèd, sentus doh boéh ou Mæstr, e guit Jérusalem, e bartaj étré-z-hai er bed antiér eit prédég d'eu ol Aviél Jesus-Chrouist; hag é bèr amzér, èl m'en anonças er profæt David, ou boéh e zou cleuet ér puar horn ag er bed. *Ps.* 18.

É bèr amzér, dré ou fredégueu hag ou miracleu, ind ou dès er bonheur de gonvertissein un nombr bras a bayannèd.

Mæs Satan, lan a raj hag a furi é huélèt un nombr a ineaneu e lamér guet hou, e ra carg d'en ol diaulèd d'hobér brézel d'en Apostolèd, hag e zoug er bed antiér d'hum revoltein énep dehai.

A greis en tan ag en ihuern, ean e huéh hag e alum é caloneu er bayannèd en tan ag er bersécution cruellan! Peb roué, peb goarnour e zas de vont un tyrant; mæs inutilemant é clasquant spontein ha discourajein en Apostolèd dré en tourmanteu eahussan; disquet ou dès guet Jesus, ou mæstr, dispriseia er marhue memb!

Ou disciplèd e zalh ou léh hag e sin ehué guet ou goaid Aviél Jesus-Chrouist.

Durand tri hand vlai, ne huélan partout meit boureàuion é tourmantein er grechénion hag é laquat ou goaid de ridèc! Mæs én drespet d'en ihuern ha d'en tyrandéd, er Fé a grechéneab hum streàu hag e zoug fréh partout. Goaid er Vartyréd, haval dob un hâd fonnus ha précius, e hra cresquein partout en nombr ag er grechénion quetan! en tyrandéd, er boureàuion ind memb e zou bâmet é huélét vertu ha conraj er grechénion! Un dra quer marveillus e hra anfin d'er bayannéd digueor ou deulegad, hag ou dong de droein caïn d'ou idolèd eid adorein Jesus avel ou Doué hag ou Salvér.

Mæs, ô men Doué! hà bui e abandonei er Vretonèd? er Vretonèd e zou chué idolâtréd! ind ou dés chué ou idoléd! deit Jesus, deit de rein sclærdér dehai.

---

### EIL ARTICL.

***Penaus é tas er Vretonèd de vout Crechenion.***

Petra e oé guéharal er Vretonèd? payannèd. Ind e adoré er hoëd hag er vein. Pihue en dès nu zennet ag un dallediguéah quer bras? er relijion a grechéneah; ha chetui penaus é ma deit de rein sclærdér dehai.

Deu pé tri hand vlai goudé marhue Jesus-Chrouist, hun tadeu en dès er bonheur de huélèt é zisciplèd é arihue én ou misq.

Mæs gouriennet èl er bayannèd aral én ou hredennen idolâtr, hag acustnmet èl m'émant a houdé guerço d'ofrein sacreficen d'en diaul ar ou zauleu mein, ind e resist de guetan dob er ré e anons dehai lézen Jésus-Chrouist hag ou ferséent memb.

Mæs caër en dès hun tadeu ou fersécutein, ind ou guél é ridèc a guér de guér eit predèg d'en ol Aviél Jesus-Chrouist; ind e huél ne zoujant nitra, na poén na fatig, na persécution na tourmant, pas memb er marhue.

Ur gruecfi én un dorn hag en Aviél én aral, petra e larant ind dehai? Ind e anons dehai, eid er huéh quetan, en Doué en dès ou hrouéet ha péhani e zeli ou jujein; un Doué mæstr drest ol quement tra zou, ha pehani e bunissei er ré fal hag e recompancei er ré just. Ind e anons dehai penaus en Doué ol buissant-cé en dès on hâret beta dégass ar en doar, eid ansaignein dehai er gûir relijion, é Vab uniq, péhani, d'é du, en dès ou hâret betag hum hobér dén eid ou frenein, ou delivrein a sclavaj er péhèd ha mélitein dehai er vuhé éternel.

Hag eit discoein dehai péh quer quir ou

dès coustet dehou ha penaus eu en dès paiet ou delé, ind e bresant dehai el limaj ag é soufranceu, én ul larèt : chetui penaus e oé bet é dreid hag é zeourn trézet guet en tacheu, é bèn curunet guet spern hag é gosté digueoret guet un taul lans eit hou cuhein hag bou tihuen dob anemisèd ou salvedigueah.

Er honzeu tinér ha carantéus-cé e vlota calon hun tadeu, péré quentèh e gùit er hoëdeu hag er fetannieu e adorent, e dro cain d'en dauleu mein ar béré é ofrent sacreficeu d'en diaul, e zrail hag e flastr idan ou zreid en idolèd ou doé adoret, hag hum daul ar ou deuhlin dirac limaj Jesus crucefiet, en ador hag en hanàu aveid ou Hronéour hag ou Salvér!

Partout ind e sàu croézieu eit cavouèt en tu de chonjal hemb cess én Doué en dès ou hâret beta merhuel ha scuil en dehuéhan tapen ag é hoaid aveit hai.

Partout ind hum hast de seuel nombr bras a ilisieu é péré 'en on guélér stonyet dirac autérieu Jesus hag é cheleuèt guet er brassan atantion en esplication ag é Aviél.

O na brasset-é ou admiration, a pe gleuant conz ag er sacremanteu e instituas Jesus eit salvedigueah ou ineaneu! ô na brasset-é ou

joé hag ou souéh a pe gleuant larèt penaus er goaid e scuillas guéharal er Salvér beniguet-cé ar er groéz, e rid hoah ar eu Autér eid arestein bréh vanjourès é Dad éternel hag eid obtenein guet hou er pardon ag en ol torfæteu ou doé comettet durand ma oent bet idolâtr!

Péh ur joé e sant ehué én ou halonen er Vélean en dès bet er bonheur d'ou gounit de Zoué! Er garanté ou dès doh-t-hai e zou tuémoh ha tinéroh eit hani en tad hag er vam carantéussan! Noz ha dé ne chonjant nameit ér vugalé spirituel-zé; noz ha dé é tesirant hout én ou hompagnoneah eid ou instrujein ar Aviél Jesus hag ar ol ou obligationeu!

Péh ur gonsolation eid er ministrèd santelzé a pe gonsidérant er bonheur ou dès bet de hounit quênt merhuel quement a servitorion de Zouél Er marhue bemb quin en doé ou separet eid un amzér en eil doh éguilé. Ah! me haval guet-n-ein guélèt hoah hur hetan tadeu crechén stouyet én dro de vé en hani en doé ou honvertisset.

Me haval guet-n-ein ou guélèt é arousein er bé-zé guet ou dareu hag ou hleuét é rantein mil bennoh d'en Doué en doé dégasset é Vélean d'ou havouèt eid ou delivrein ag en idolâtri.

Chetui, tud youank, chetui penaus é ma deit er relijion a grechénéah de rein sclærdér d'hou taden. Er sclærdér-zé on dès lausquet guet-n-oh avel un béritaj précius, ha mil guéh préciussoh eid en cur hag en argand.

Ah! un nombr bras a boplen a ziar en doar ne joeissant quet hoah ag en trezol précius-cé; un nombr bras a vugalé Adam e zou payanned hoah hinihue en dé; rac n'ou dès chet er bonheur de hanàuein Jesus èl oh; un nombr bras a nehai e varhue ér stad a béhéd hag e ya de gresquein er yoh ag en incaneu e zou couéhet ér palfond ag en ihuern.

O tud youank! mar groet réflexion ar ol quement-cé, forcet vehet d'avouéein a voéh ihuel en en dès Jesus hou càret drest ol ul lod vad aral. Gannet oh a guérent crechén, gannet oh én ur relijion péhani e zifarias gûéharal ol hou tadeu hag ou laquas én hènt dret!

Laramb hoah ur gonz benac ag er sourci caranténs en dès er relijion-zé eit peb-unan ag hé bugalé.

## TRIVÈD ARTICL.

*Er sourci carantéus en dès er Relijion a Grechéneah eit peb-unan ag hé bugale hag er vad e hra dehai.*

Pe bourfitehèh, tud yonank, ag er græceu e acord d'oh er relijion santel é péham en e hoès bet er bonheur de vout gannet, hou perhindèt ér bed men ne vehé quet quen trist na queu hirvoudus èl m'é ma.

Ya, pe hrehé peb crechén en é stad hag én é vacation er péh e gomand dehou er relijion santel-zé, nezé ne vehé jamæs é misq er grechénion na caz, na dissantion, na treissoni, na laironci; nezé er pried-cé ne vehé mui cleuet é huannadein ar disordreu en dén fal ha didalvé-hont; nezé en tad hag er vam queih-cé ne velent mui guélet é scùil dareu ar ingratitud hag ar fallanté er vngalé dinatur ha libertin-hont; én ur guir, er bed antiér e zehé de vout haval doh un tyegueah réglet mad hag é péhani en ol mampreu en hum secour hag en hum gâr, pe bourfitehé ol er grechénion ag er secourien e recenant guet on relijion hag a pe sentchent doh-t-ht.

O Breton! ô croaidur gannet ag ur bobl perpet fidel d'en Ilis santel catolik, apostolik ha romæn, digueor ha zeulegad ha considér er mercheu a garanté e hès receuet, e receuès hag e receuei bet ha zehuéhan huannad guet ha relijion.

Quentéh èl ma ous deit ar en doar, er vam carantéus-cé en dès digueoret hé divréh eit ha receu é misq en nombr ag hé bugalé, ha ché-té a houdé é reposein étré hé divréh avel ur hroaidur étré divréh ur vam lan a dinérdèd!

Ar er fons a Vadiént en hi dès ha croeit croaidur de Zoué, mampr, hrér de Jesus-Chrouist hag héritour d'é ranteleah.

Ag en dé eurus-hont beta bremen, t'hi guél doh ha condui èl ma condui ur vam hé hroaidurik en ari en dorn. Naren, a houdé en dé eurus-hont, n'hi dès jamæs, pas memb durand ur gloah-lagad, lamet hé selleu a ziar-n-as.

Er hetan conz en e hès disquet étré hé divréh e zon er gonz santel ha dous-men: JESUS!

Er hetan tra e hras d'id gohér, quentéh el ma hès guellet chom én ha sàu, e oé seuel ha zivréhigueu hoah tinér tremaha en nean, eid adorein ha Groueour hag er

honjurein de durul é vénédiction ar-n-as hag ar ha guérent.

Ag en ouaid tinéran, hi ha cassas de vout scôleit ar Aviél Jesus-Chronist gnet er Bélég en doé ha padéet, ha péhani en doé beniguet alıans ha dad hag ha vam ha santeflet ou unıon dirac Autérieu Jesus.

Cont, mar guellès, er secourieu hag er græceu e bès receuet té memb dirac er memb Autérieu.

Nag a huéh en e hès té memb receuet azé bénédiction Jesus! nag a huéh en e hès receuet azé Jesus ean memb? nag a huéh Jesus ean memb en dès hum ofret eid ous d'é Dad éternel ar en Autérieu-zé? nag a huéh en e hès cleuet Jesus é conz doh-ous a vazé dré guéneu é vinistrèd? nag a huéh é ous bet delivret azé ag er sâmeu ponnér e bouisé ar ha gouscians?

O tud youank! é mèn é cavehet hui bugalé péré en dès receuet mui a vercheu a garanté guet ur vam eit ne hoès hui receuet guet hou relijion? Eit banàuein er vad hi dès groeit hag e hra hoah bamdé d'oh, leinet guet er brassan atantion en neu chapistr ihuelloh, é péré en e mès conzet d'oh ag hou quetan comnnion hag a gargueu santel hou Pélcan.

Martezé hui hum huélei un dé abandonet guet ou tostan quérent ha guet hou ç'amied; mæs hum gonsolet, rac ne huélchet jamæs hou relijion doh hou ç'abandonein. Hi e yei d'hou consolein ar bou culé a soufranceu; hi e larei d'er hovézour e yei nezé d'hou visitein : ministr Doué en ol consolationeu, sâuet hou torn guet confians ar bèn er hreché-zé, prononcet guet assuraus er santans. Laret a berh Jesus : *me bardon d'id ol ha béhedeu.* Adresset d'er hlan-zé er honzeu consolussan; tosteit dehou eid er purifiein ag er rest ag é ol béhedeu; purifiet dré en Nouïen ol é squêndeu; é zeulegad, é ziscoharn, é zifrèn, é zivæz, é galon, é zeourn, hag é dreid, ne lausquet quet én-hou en distéran couciadur.

Placet ehué ar é déad, eid er huêh dehuéhan, en hosti pur ha santel, en Doué miséricordius e hoès casset d'er visitein.

Placet étré é zeourn hmaj Jesus crucefiet; reit dehou hou pénédiction én ul larét : partiet, mean crechén, neijet de repos ar galon en tad Abraham.

O hui péré en dès bet er maleur de gol unan-benac ag hou quérent pé ag hou ç'amied, hui e gompren, me zou sur, er péh e laran ! rac hui e zou bet test ag er honsola-

tioneu en dès reit hou relijion d'hou tad pé d'hou mam, d'hou predér pé d'hon ç'amiêd ar ou gulé a soufrancen.

Martezé, er memb Bélêg e hoès guélet é consolein hou quérent e yei ehué un dé d'hon consolein hui memb.

Ne vern péh sort amzér e hrei, ne vern de héh cours ag en dé pé ag en noz é von conzet dehou a han-oh, hui er guélon é arihue én hou ty eit reit d'oh er memb Sacremanten hag er memb consolationeu.

Quentéh èl m'hon pon rantet hou tehnêhan hnannad, hou relijion hum laquei ehné é beguin eid oh; hi e receuei hou corv étal dorieu en ilis, hag er honduyou dirac Autérieu Jesus eid er hnéh dehuéhan, hag e larei eid oh hui memb er pedennen hi doé laret eid on quérent: hi e ofrou eid oh er memb sacreßs hi doé ofret eit hai; hi e yei ehué bet er vorden ag hou pé, de gonjurein Jesus de rein er repos d'hou ç'inean, én atretant ma hellei ehné hou corv monét de hartajein hé honhenr.

O relijion santel! jamæs, naren jamæs, n'hellein col er chonj a han-as.

Na misér, na peuranté, nag afliction, na tantation, na persécution, na tourmant, nitra ne vou capabl d'em forcein de droein

cain d'id ! Ya, gñel vehé guet-n-ein gùélèt ol me mampreu losquet, hrehonet ba mâlet qnëntoh eit hum buélèt separet dob-ous ! Hemb ous ne vou jamæs na peah na consotion eid on ! Én-as hag én-as hemb quin en e mès laqneit me ol espérans ha me ol eurustëd.

## CHAPISTR XXXIV.

BONHEUR EN DUD YOUANK VERTUUS.

Gùélet ha tanhoueit, tnd yonank, péh quen dous ba péh quer mad-é cbervijein en Eutru Doué a youank !

Na caëret-é gùélèt en dud yonank é cresquein é vertu, én abiltëd hag é græs a vesul ma cresqnant én ouaid !

Ind e hra joé hag admiratiou en nean hag en doar. Ou buhé e zou lan a enrustëd.

Ind e bra joé ha consolation ou hérent, ou Bèlean hag on amièd, en ol on bår hag on istim; bag en nean bum zigueor eit lezel de gouëhel ar nehai er brassan bénédictioneu.

Tranquil ha parfæt, pêl doh en trons hag er safar ag er bed, ind e bass ou déieu én ur peah dous ha padus.

Ah! ind e sant péh quer honrabl-é hihnein ar er mæzeu, é creis er brassan tranquilité, é compagnoneah en tad hag er vam carantéus-cé hag er vredér amiabl-zé.

Ya, quel liès guéh ma taulant on sèl ar en tad hag ar er vam carantéus-cé, ind e lar ag en dondèd ag ou halon :

Chetui er vam en dès m'en douguet étré hé digosté, me mâguet guet er sustans ag hé halon, men donguet étré hé divréh, me sterdet liès ar é halon! Chetui er vam péhani en dès liès passet en noz hemb guellein cousquet guet-n-ein, péhani en dès soufret qnement eit men dessâuein ha péhani en dès bet quement a soign hag a sourci a han-an, beta tennein er tam ag hé bêg eid er rein d'ein.

Chetui en tad carantéus de béhani é telian er vuhé arlerh Doué, ha péhani en dès poéniet quement, labouret idan peb sort goal amzér, a vitin bet en noz, abret ha dehuéhat, ridet d'er foér ha d'er varhad eit men gusquein, eit me mâguein!

O péh téad e belléhé espliquein er santimanteu tinér ha caranténs e santant én ou haloneu, é quevér en tad hag er vam carantéus-cé. Ou honzen, ou boéh e garg ou haloneu a joé hag a lehuiné.

Hui ou guélei é tostat dehai eid ou secour,

nn honsolein, eit lemel en huis a zoh ou zâl hag en dar a zoh ou deulegad.

Ind hum gâr étré-z-hai, bredér ha hoéresèd; ind e zaibr assambl doh er memb taul, e labour assambl, e bèd assambl.

Ind e hnél en Eutru Doué e scùil er brassan bénédictioneu ar nehai, ar hou madeu hag ar ou labourieu, hag ind bum hast d'er mêlein ha d'en adorein assambl.

Èl ma ofrant tout de Zoué, èl ma hrant tout en œvreu eid é bloér, d'é du, Doué en nl consolationen hum hast d'hou bonsolein én ou foénieu hag én nu zrebilleu.

Ya, er relijion e gârant e hra ou nl joé ha lebuiné, e ra dehai er pardon ag nn fauteu hag ou secour én ou ol dobérieu.

Na doucet, na bouraplet-é eit hai assistein én oficeu, én instructioneu ag ou ou faraes! tostat d'er sacremant a Bénijen, receu ou Salvér Jesus doh en daul-Vasq, bout visitet guet ou Bélean, én ou hlnhuédeu, receu nu bénédiction hag hani en Eutru Doué!

Èl Tobi, ind e huélou er brassan bénédictioneu é couéhel ag en nean ar nehai.

Ya, er relijion santel e bratiquant e hrei ou bonheur tré vihueint, ne vern é péh stad nag é péh vacation en hum gaveint; hi ou rantou eurus ér bed men, hag ou honduyou

d'en eurustèd ag er bed aral. Èl-cé revou groeit.

***J. M. J.***

# GUERZEN D'EN DUD YOUANK.

*Ton:* Me gav hir en amzér, etc
*Pe:* Cheleuet ur person a Escobty Guénèd, etc.

Càret Doné, Bretonèd,
Bèh fidel d'hon lézen;
Péleit doh er péhèd
Avel doh ur vocen.
Quêntoh eit renoncein
De ranteleah en nean,
Güel vou d'oh andurein
Er martyr cruellan.

En diaul d'é gansortèd,
Ha memb d'er bed trompér,
Ne cess a lavarèt
Guet raj ha disanspoér:
Quérhet ha groeit brézel
D'ol er Grechénian,
Ha d'er péhèd marhuel
Douguet bras ha bihan.

Haval doh ul lion
Tro-ha-tro d'oh é troein,
Satan, Crechénion,
E glasq hou tivorein!

Hemb arsâu goulennet
Guet Jesus hou Salvér,
Ma vehet dilouyet
A laceu Lucifér.

D'er serpant miliguet
Ha d'ol é gansortèd,
Tud youank, rescondet
Guet couraj hardéhtèd :
Pêla, péla, Satan,
N'en d'ous meit un treitour!
Doh Jesus é talhan :
Jesus, deit d'em secour!

D'er bed, a p'hou calhuou
D'é joéieu criminel,
Quentéh hui rescondou
Ferm hag a voéh ihuel,
Quéntoh mil gûéh merhuel
Eit hum rantein cablus
Ag ur péhèd marhuel
Ha troem cain de Jesus!

Eit rantein gloér, inour
De Jesus hur Salvér,
A nerh hag a secour,
Hemb cess hun nès dobér.
Tud youank, m'hou supli,
A greis hou poénieu
Adresset de Vari
En tuêman pedenneu.

Livrig breton, quei-té,
Quel, lar d'er beisantéd :
Dalhet doh lézen Doué,
Pêleit d'oh er péhéd.
Græs, protection,
Me Jesus acordet
D'ol er Grechénion
En devou ean lemet.



## CANNEN SANT PADERN.

*Ton : Me gav hir en amzér, etc.*

O Paternis ! cannet
D'hou patrom gloér, inour,
Ha tré ma vihuehet
Pedet ean d'hou secour.
Cannamb d'hur Sant Patrom,
Cannamb gloér hag inour,
Étal Jesus é chom,
Pedamb ean d'hur secour.

Bretonèd, én hou pro
Sant Padern zou gannet,
Pnar hand vlai ar en dro,
Goudé Salvér er bed.
Sant Padern beniguet,
Ni zou hou pugalé,
Hemb cess intercédet
Aveid omb dirac Doué.

Dessàuet dré guérent
A lézen hag a fé,
Ar exampleu er Sænt
E réglas é vuhé.
O sant Padern! n'hou pèd,
Ar ol hon pugalé,
A lein en nean taulet
Ur sèl lan a druhé.
Ean e gùitas er bed:
D'er vro a Gal é has.
Ér houvand antréet,
De vout abad é tas.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.
D'er venèb é sàuas
Hilleib a gouvanden;
Er venèh e zougas
D'er brassan vertuyeu.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.
Er Vretonèd nezé
En doé ur roué mad:
D'el lézen ba d'er fé,
Douguet a galon vad.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.
É Dol hag é Gùénèd,
Er roué Conan hanhuet
E blaças Escobèd,
A hèl quênt desiret.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Padern choéjet gnet Doué
Qnetan Escoh Guénèd,
E bredêgas er fé,
D'hou tadeu, Bretonèd.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Él tad carantéus,
En ol e gonsolé;
Ha perpet truhéns,
Er penr e soulajé.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Ér heden, oræson,
En noz memb e bassé;
Ean e ré er pardon
D'er ré en ofancé.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

É gorv e gastié
Dré peb sort pénijen:
D'en diaul terribl e oé,
P'hum laqué é peden.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Doué e recompanças
É vertuyeu cuhet:
D'hobér miracleu bras
Ponvoér en doé het.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Hemb tam repos erbet,
D'er servitour fidel;
Tnd jalous ha trompet
E hré hrézel cruel.
O sant Padernt n'hou pèd, etc.

Guet é anemisèd
Pêl amzér é sonfras :
De gùitat é zevèd
Contraignet hum huélas.
O sant Padernt n'hou pèd, etc.

D'nn deserh hum dennas
Er servitour de Zoué :
Inou é tremeinas
Er santellan buhé.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

E hèr amzér goudé,
Er hrassan miracleu
E arihue ar er bé
E guh é relégueu.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Nezé durand tri hlai,
Guénédis e santas
Vanjans en Eutru Doué,
Dré nr séhoureah vras.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

· Guénédis e sellé
Er boén-zé méhtet,
Rac Padern ou doé
Quênt é varhue afljet.
O sant Padern! u'hou pêd, etc.

Tro-ha-tro de Huénèd
Ur hri forh e sàuas,
Ol er bobl afljet
É Padern e chonjas.
O sant Padern! u'hou pêd, etc.

É Guénèd, ar mæzeu,
Hemb cess é suphér,
Tennein é relégueu
Eid ou dégass é quér.
O sant Padern! u'hou pêd, etc.

Deit-é en dé eurus!
Ten e hrér ag er bé
Relégueu précius
Er servitour de Zoué.
O sant Padern! u'hou pêd, etc.

Ol er bobl e ridé
D'hobér dehou inour;
Peb-unan er sellé
Avel é brotectour.
O sant Padern! u'hou pêd, etc.

Péh un dra souéhus!
Ar en hènt hoah é mant,
Ur glân miraculus
É couêhel e huélant!
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

É Guénèd arihuet,
Ur chapél e sâuant
Eit receu guet respet
Ol relégueu er Sant.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Ha hoah hinihue en dé,
De Badern é ridér,
Eit goulen glâu guet Doué
Ha favorabl amzér.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

É chapél e oé het,
(Guerço couéhet hi dés)
Ér hlacen ma huélet
Ilis gaër er haræs.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Padern hoah é huhé
En doé desiret
Un Ilis él léh-cé
Eit predég d'é zevèd.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Un Eutru a Huénèd,*
Dén a galité vras,
E refusas perpet
El léh e boulennas.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Mæs péh ur chanjemant!
En dén-cé memb e ras
D'hobér chapél er Sant
Ur plas ha secour bras.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Mèlet Doué, Paternis:
Ag hou Patrom eurus
E hès én hou ç'ilis
Ur relèg précius.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Sant Padern, bugul mad,
Secouret hou tevèd,
De feahein, de gombat
Ol ou anemisèd.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

Eid ol er fidèlèd
E zou én hou paræs,
Eid ol er Vretonèd
Intercédet hemb cess.
O sant Padern! n'hou pèd, etc.

*n duc a Goëd-Morod.

Sant Padern beniguet,
Ni zou hoah ar en doar
E hoès liès glubet
Guet hou huis hag hou tar.
O sant Padern, pedet
Aveit hou pugalé,
Aveit hai goulennet
É varaouis guet Doué.

FIN.

# ROL

AG

ER PÉH E ZOU COMPRENET ÉL LIVR-MEN.



## QUETAN LODEN.

EN DANJÉRIEU, EN TEICHEU HAG ER HUSTUMEU FAL AG ER YOUANQUIS.

## EIL LODEN.

### ER VERTUYEU E ZELI PRATIQUEIN EN DUD YOUANK.

